# GWALARN

MEVEN MORDIERN

# ISTOR AR BED

C'HOUEC'HVET LEVRENN

NEVEZ-VAREVEZ

AR MAEN

E-MAEZ EUROPA

POBLOU WARLERC'HIET AR BED

BETEK HOLLVEDVELIEREZ AR OUENN WENN

(XIX-VET KANTVED GOUDE H. S.)

III

112-113

MEURZ-EBREL

1938

Oberou Meven Mordiern
e gwerz e ti " Gwalarn "

ISTOR AR BED :

| | |
|---|---|
| Levrenn I | 14 lur |
| Levrenn II | 10 lur |
| Levrenn III | 8 lur |
| Stagadenn d'al levrenn III | 4 lur |
| Levrenn IV | 8 lur |
| Levrenn V | 8 lur |

PREDERIADENNOU DIWAR-BENN AR YEZOU HAG AR BREZONEG :

6 levrenn ; pep levrenn .. .. .. .. .. .. .. 4 lur
(an diou levrenn genta a zo diviet)

*pep gwir miret striz*

MEVEN MORDIERN

# ISTOR AR BED

C'HOUEC'HVET LEVRENN

NEVEZ-VAREVEZ
AR MAEN
E-MAEZ EUROPA

POBLOU WARLERC'HIET AR BED
BETEK HOLLVEDVELIEREZ AR OUENN WENN
(XIX-VET KANTVED GOUDE H. S.)

III

TAOLENN



# Indez-Sina ha Malezia (pe Indonezia)

Eur rann eus ar bed a bouez bras da sellou ar ragistorourien eo Indez-Sina, o veza ma 'z eo bet anezi, er ragistorvez, eur c'havell pe eul lec'h-a-dremen d'an holl ouennou-tud gouez pe hanter-ouez a gaver bremañ o veva en Okeania hag en Aostralia.

Traezou oberiet o tegas testeni ez eus bet, el ledenez indezsinaek, eun oadvez-a-dremen etre hen-varevez ha nevez-varevez ar maen a zo bet dizolôet en Tonkin (hag ivez en enez Sumatra). Anezo dileren c'hiadou eus eur sevenadur nevez-vaenek hep poderez-pri. War-lerc'h an hen-sevenadurez-se, ez eus roudou eus eur sevenadur nevez-vaenek neuziet-koz gant podou pri. Ar relegou-tud a gaver a-gevret gant aspadennou an daou sevenadur-se, a zo heñvel, dre o stummadou, darn ouz gouenn Combe-Capelle en Europa (1), darn all ouz ar ouenn velaneziat a vremañ.

Arouezennet eo sevenadur nevez-varevez ar maen en Indez-Sina : 1° dre an dibaoted pe dre an

(1) Gouenn Combe-Capelle (departamant an Dordogn, Okitania), heñvel ouz gouenn Gro-Magnon dre zarn eus he stummadou, a zo morianek dre stummadou all (tougnder ar fri, rakkarvanegez vras, hirbennegez dreist), Giuffrida-Ruggeri, war *Archivio per l'Antropologia e la Etnologia*, XLV, 1916.

ezvezañs (diouz an ehanlec'hiou) a vroudou birou ha goaf (2) ; 2° dre ar vezañs a zaou rummad bouc'hili : *a*) rummad ar bouc'hili seuliek ; *b*) rummad ar bouc'hili hir-kenañ, kel ledan ha kel ledan war o led.

Ar rannad-douar ma kaver bouc'hili seuliek a zo kenklot gant an domani bet dalc'het gant ar poblou monek-c'hmerek p'edont en o skigneta, da lavarout eo gant domani ar yezou gevredaziadek en Indez kerkoulz, hag en Indez-Sina. Betek ar Japan, en eur dremen dre enez Formoza, en em astenn ar rannad-douar ma kaver an doare bouc'hili-se (3). O veza n'eus ket anezo e ledenez Valaka, e ranker goulakaat ez eo bet degemeret gant ar Grakvorianed *Semang* o chom bremañ el ledenez-se ar rannyez monek-c'hmerek a gomzont, pe d'eur maread ragistorek m'edo dianav c'hoaz ar vouc'hal seuliek d'ar Von-C'hmered, pe d'eur maread nesoc'h d'eomp, da lavarout eo e derou an istorvez (4).

Dizolôet ez eus bet e Malaka aspadennou eur sevenadur eus ar fraosta diwar dourn pobladou kutuilherien ha hemolc'herien. An aspadennou-se a zo e stumm tri gwelead :

1° Gwelead kosa : berniou kregin hag eskern torret ; binviou-maen dibaot ha benet diaoz.

(2) Arabat dastum diwar se koulskoude na oa na goaflou na saeziou gant nevez-oadvezidi ar maen er vro-se. Danveziou disaezioù bad a yae marteze ganto da ober ar broudou anezo. Hizio c'hoaz e ra Krakvorianed ledenez Valaka gant eur vambouzenn vegek ha kontammet da vroudenn war o goaflou hag o birou, J. de Morgan, *Hum. préhist.* eil mouladur, p. 30.

(3) R. Heine-Geldern, *Die Steinzeit Sudostasiens*, war *Mitteilungen der Anthropologischen Gesellschaft in Wien* (*Sitzunberichte*), 1927, levrenn 57, pp. 47-54 ; Anthr. 1927, pp. 536-8 (renta-kont).

(4) *Anthr.* 1927, p. 537.



2° Gwelead-etre : bouc'hili nevez-vaenek ha darbodou pri.

3° Gwelead nevesa : traezou houarn degaset a vaez-bro ; tammou pri porselen ; eun nebeut binviou e maen (5).

Tammou pri ruz da liva ar c'hen a zo bet kavet en tri gwelead a-ser gant binviou maen d'hen astenn. Meno an dizolôer (6) eo ez eo bet piaouet gant an hevelep poblad an tri sevenadur-se lerc'h-ouz-lerc'h. Tra ledenez Valaka hag ar Grakvorianed o chom enni o zremener betek-hen pa n'o c'haver nemet ganto (7).

En Indonezia, ez eus disheñvel stumm da vouc'hili

(5) Eun doare prenn kalet-kenañ eo ar bambouz. Gant-se, ez a da zanvez e lec'h ar maen er broiou ma kresk anezañ e-unan a-vras. Andamaniz, da skouer, a ra dioutañ kontilli eus ar gwella.

(6) Heine-Geldern.

(7) A-zivout ar roudou diwar nevez-varevez ar maen e Malaka, lenn Van Stein Callenfels, *Découvertes d'industries préhistoriques à Sumatra et dans la presqu'île malaise*, war *Anthr.* 1927, pp. 229-31 ; Ivor H. N. Evans, *Papers on the Ethnology and Archaeology of the Malay Peninsula*, Cambridge, 1927 (*Anthr.* 1928, pp. 187-8). Diwar-benn ar c'havadennou graet en Indez-Sina : J. B. Noulet, *L'âge de la pierre polie et du bronze au Cambodge*, war *Archives du Musée d'Hist. naturelle de Toulouse*, Toloza, 1879 ; J. Moura, *Le Cambodge préhistorique*, war *Rev. d'Ethnographie*, I, 1882 ; H. Mansuy, *Les stations préhistoriques de Somrong-Sen et de Longprao (Cambodge)*, Hanoï, 1902 ; *Contribution à l'étude de la Préhistoire de l'Indo-Chine : I. L'industrie de la pierre et du bronze dans la région de Luang-Prabang, Haut-Laos ; II. Gisements préhistoriques des environs de Lang-son et de Tuyên-quang, Tonkin*, war *Bull. du Service géologique de l'Indo-Chine*, VII, feskadou 1, 2 (*Anthr.* 1923, pp. 589-91) ; *Mission H. Mansuy en Indo-Chine* (ibid. pp. 632-3 ; 1927, p. 147) ; O. Menghin, *Zur Steinzeit Ostasiens*, Wien, *s. a.* (renta-kont war *Anthr.* 1929, pp. 493-6).

ar sevenadur nevez-vaenek diouz m'emañ kornogel pe reterel ar gevrenn-vro m'o c'haver.

Kevrenn reterel Indonezia (Filipina, Molukez, Selebez, inizi bihan ar Sound) he deus daskoret bouc'haliou-maen diaoz a-walc'h, pe e ve pevar-c'hornek-reiz pe vegek ar c'hil anezo.

Kevrenn gornogel Indonezia (Bali, Java, Sumatra, Malaka) a zeu ganti bouc'haliou gwelloc'h oberiet, warno alïes eur gribenn oc'h en em astenn en o hed, pe eun dremm stummet-begek.

Enez Vorneo, en em gav etre an diou gevrenn-se a Indonezia, a zo etreek ivez doare he sevenadur nevez-vaenek, pa gaver enni en eur ser an diou neuziad bouc'haliou.

Hervez Heine-Geldern, e klotfe ar rannidigez-se a Indonezia etre daou stumm sevenadur nevez-vaenek gant rannidigez-vremañ ar yezou indoneziek etre daou strollad. Eur vro-etreat ivez e-keñver ar yez e vefe Borneo, hervezañ (8).

Da c'hortoz kavadennou nevez da zont da spisaat an traou, e c'heller kinnig an diverra-mañ a ragistor ha kentistor Indez-Sina ha Malezia :

1° Ijinerezou hen-varevez ha krenn-varevez ar maen, anezo tra gouennou-tud kroc'hen du pe c'hell-du, aostraliatheñvel, melaneziatheñvel, krakvorian-heñvel, veddaheñvel. Diwar an hemolc'hi, ar pesketa hag ar c'hutuilha e tenne ar gouennou-se o bevañs, evel m'o deus kendalc'het da ober betek hon amzer an diskennidi anezo o veva en enez Selan (Veddaed), en enezennou Andaman (Krakvorianed *Minkopi*) hag en Okeania (Aostraliz, Tasmaniz).

(8) Heine-Geldern, *op. cit.* ; *Anthr.* 1927, pp. 536-7.



2° Ijinerezou nevez-varevez ar maen, anezo tra daou rummad poblou : *a*) ar poblou kentvalezek pe indoneziek o chom bremañ e Malezia pe Indonezia ; *b*) ar poblou monek-c'hmerek (anvet evel-se diouz ar yezou komzet ganto, a zo anezo lod eus ar c'herentiad-yezou gevredaziadek) o veva a-skign en Indez-Sina. Gant gourdadou gevredaziadek ar poblou monek-c'hmerek eo e vije bet ijinet ar bouc'hili seuliek hag ar bouc'hili hir a gaver ker stank en Indez-Sina (nemet ledenez Valaka) hag e lodennou an Indez bet gwechall en o dalc'h pe dalc'het bremañ c'hoaz ganto (9). Gouzout a rae ar poblou monek-c'hmerek gounit ar riz-menez a hadent, neuze moarvat evel bremañ, en douar gwerc'h, goude entana ha ludua ar janglenn ; ret d'ezo, dre se, digêria ha dianneza pep daou pe dri bloaz (10). Teñval eo orin ar pobla-dou-se. Kreisteiz Sina ha lod eus aradennad an Himalaya a zo bet en o dalc'h, amzer a voe. E-keñver korfadur, ez eus a-wechou ganto bremañ stummadou mongolheñvel dic'harvaet. Nesoc'h evelato ouz Indoneziz eget ouz gouenn all ebet ez eo manet ar pep brasa anezo. War ar pobladou monek-c'hmerek pe gentoc'h war o gourdadou (na reont marteze nemet unan gant gourdadou Indoneziz) ez eo lakaat peuz-

(9) Da lavarout eo gant ar Goled, anezo gevredaziadegerien evel ar Von-C'hmered.

(10) Er c'hiz-se eo, da vihana, e ra bremañ c'hoaz meur a boblad monek-c'hmerek, en o zouez, Palaonged ar Salouen, taolennet ker klok gant an itron Leslie-Milne en he levr *The Home of an Eastern Clan*, Oxford, 1924 (*Anthr.* 1924, pp. 582-4 ; 1927, p. 204). Beva a reont a-skign e Stadou ar Chaned, war harzou ar Yun-nan.

diouennidigez ar poblou kroc'hen du pe c'hell-du en Indez-Sina (11).

3° Donedigez eus an hanternoz a bobladou o komz yezou tibetek, Chined, Birmaned ha Katchined en o zouez. Gant o argadadegou e voe distrobet ha darnaouet ar pobladou monek-c'hmerek, daoust da zarn eus ar re-mañ — an Dalaenged pe Voned (*Talaeng, Mon*) en o metou (12) — enebi kalonek ha hir ouz an argaderien. Dre an aloubidigez-se e voe tibetekaet hogos en he fez e-keñver ar yez ar gevrenn a Indez-Sina a anvomp bremañ Birmania.

[Ouz an istorvez kentoc'h eget ouz ar c'hentistorvez e taol an darvoud bras amañ war-lerc'h :]

4° Argadidigez Indez-Sina gant ar poblou taïek : Tsiamed, Siamiz, Chaned, Ahomed (13). Eus Kreisteiz Bro-Sina e teuent, darn anezo o tec'hout rak aloubadegou Sinaïz, darn all douget hepken dre o zemz-spered brezelgar hag avanturus. An aloubadennou kaset da benn ganto en Indez-Sina a voe graet dreist-holl diwar goust ar poblou monek-c'hmerek. En em astenn a reont war eun hir steudad

(11) Nemet ledenez Valaka a vanas rannennou anezi etre daouarn meuriadou Krakvorianed ha Veddaheñveled. Ar strollad-enezennou Andaman (c'houec'h kant kilometrad er-maez er c'hornog diouz aod an Tenasserim) a zo manet gant Krakvorianed bete-vremañ.

(12) O veva en tu reterel da zelta an Irraouaddi. Anezo eun aspadenn eus ar vrôad *Pegou*. Diraezet e oa bet ganto er Grenn-amzer eur bazennad uhel a-walc'h a sevenidigez. Sevel o devoa graet eur Stad-urziet hag ijina (ha n'eo ket amprestа digant Indeziz evel ma reas Kambodjiz) eun doare skritur d'ezo o-unan, *De l'écriture des Talaings*, war *Archives paléographiques de l'Orient et de l'Amérique* gant L. de Rosny, I, 1870-1872.

(13) Pe Ahamed (dre *h* garv). Eus an Ahomed e teu da vro-Assam hec'h ano. Yez an Ahomed e zo aet da get.



kantvedou, ar re greisteizela ha kornogela anezo o tiskenn keit ha krenn-amzer an istorvez. Aloubidigez traonienn ar Brahmapoutra (Assam) gant ar Chaned, deraouet e dibenn an VIII$^{vet}$ kantved goude H.S., a voe kaset da benn en XIII$^{vet}$ dre ar savidigez eno eus rouantelez an Ahomed. En XIII$^{vet}$ kantved ivez eo e voe savet rouantelez ar Siam (14).

[En istorvez e c'hoarvezas kement-mañ :]

5° *a*) Levezon sevenadurez an Indez vrahmanek ha bouddhaek war Vro-Assam, Birmania, Bro-Siam, ar C'hambodj hag ar Tchampa (arvor reterel Indez-Sina), ha war Valezia, dreist-holl war an enezennou kornogel anezi ; *b*) levezon sevenadurez Bro-Sina, dreist-holl war arvor reterel Indez-Sina a gemeras an ano a Annam eur wech diskaret ha trevadennet rouantelez Tchampa gant Annamiz (15). An eil

(14) Ar penna yezou taïek komzet bremañ eo ar siameg (6 milion a yezerien), al laoseg, ar chaneg, ar c'hamtïeg, an taïeg du, an taïeg gwenn, an toïeg, an dioïeg (e Sina ar C'hreisteiz). Dispis d'eomp al lec'h dalc'het gant ar yezou taïek e-touez kerentiadou-yezou ar Reter-Pella. Dioc'h tuiou a zo, ez eus heñvelderiou etrezo hag ar sinaeg-tibeteg. Dioc'h tuiou-all, ez int heñvel ouz ar yezou monek-c'hmerck. Gwall-uzadur ar yezou taïek, tizet m'emañ ganto peurliesa an unsillabennegez, hag an niver bras a c'heriou amprestet a zo enno n'int ket evit aesaat al labour d'ar yezoniourien ouz o studia hag o klask o c'herentia.

(15) Ar re-mañ, deuet war a greder eus a Vro-Ganton da chom e kompezennou an Tonkin-Izela etro an III$^{vet}$ kantved kent H.S., a zo ganto eur yez monek-c'hmerek, nemet trefoedet eus ar gwasa, peurgrignet ma 'z eo bet ar geriou enni dre fatadur ar soniou ha deuet da veza unsillabennek, mastaret-holl ma 'z eo bet ouspenn a c'heriou hag a zoareou-lavar sinaek. Ker stank ez eo bet an amprestadennou-se digant ar sinaeg, ma kredas pell amzer ar yezoniourien e oa eus an annameg eur yez sinaek nemetken, J. Przyluski, war Meillet ha Cohen, pp. 395-8.

levezon hag eben a stag da c'hoari en hevelep mareou pe dost, da lavarout eo etre ar $V^{vet}$ hag an $II^{vet}$ kantved kent H.S. An tu kreñv a chomas pell gant levezon an Indez, hogen tamm-ha-tamm e voe trec'h levezon Bro-Sina, dreist-holl e kevrennou hanternozel ha reterel al ledenez indezsinaek, hag hizio e talc'h d'en em astenn gwasoc'h-gwaz da heul enbrôadeg Sinaïz ar C'hreisteiz er vro-se hag e Malezia.

Levezon sevenadurel India ha Sina, o poueza peurgetket war gevrennou digoreta ar vro — arvor ha kompezennou —, he deus laosket el lec'hiou all eleiz a dreuzvevaduriou diwar ar sevenaduriou kent da badout betek hon amzer-ni. War an aradennadoumeneziou serz, e kreiz ar janglennou stank hag ar c'hoadadou bras m'emañ dindano ar pep brasa a Indez-Sina ha diabarz enezennou Malezia, o deus kendalc'het eun niver o bobladou da ren, betek donedigez Europiz en o bro, ar vuhez a oa bet hini o gourdadou kent levezon Indeziz ha Sinaïz.

A-hend-all, kement ha lenn an diverra emaomp o paouez rei eus ar penna darvoudou c'hoarvezet en Indez-Sina hag e Malezia, e teuer da veiza e rank beza gwall-gemmesket ar ouenn, zoken e-touez ar pobladou warlerç'hiet-se a zo o veva e lec'hiennou distro.

Ar gouennou kroc'hen du pe c'hell-du a oa en o c'herz Indez-Sina ha Malezia e-pad hen-varevez ha krenn-varevez ar maen, Aostraliatheñveled, Melaneziatheñveled, Krakvorianheñveled, Veddaheñveled, a zo anat c'hoaz amañ hag ahont diskennidi diouto. An neuziad aostraliek a gejer outi a-hiniennou en enez



Florez (16) ; an neuziad velaneziek (en he daou stumm penna : gwir velaneziek ha papouaek) a weler a-hiniennou hag a-vodadou e Timor (17), e Florez, e Solor, er Molukez (18) ; an neuziad grakvorianek a-vodadou en enezennou Andaman (19), e ledenez Valaka (20), en enezennou Filipina (21) ; a-hiniennou e Sumatra hag en Indez-Sina (22) ; an neuziad vedda en Assam (23), el Laos, e Malaka (a-vodad) (24), e

(16) *Anthr.* 1929, p. 187.

(17) Ibid. pp. 185-7.

(18) Deniker, *op. cit.* kenta mouladur, p. 552 (sk. 146), pp. 565-7.

(19) Minkopïed a vez graet eus Krakvorianed an enezennou Andaman, A. de Quatrefages, *Etude sur les Mincopies*, war *Rev. d'anthropol.* I, 1872 ; E. H. Man, *On the aboriginal inhabitants of the Andaman Islands*, war *Journ. of the Anthropol. Inst.* XII.H.a.

(20) Semanged a raer eus Krakvorianed Valaka.

(21) Aetaed a vez graet eus Krakvorianed an enezennou Filipina. Eun disleberiadur eus ar ger malezek *hitam* « du » e vefe *Aeta*, war a lavarer. L. Lapicque, *A la recherche des Negritos*, war *Tour du monde*, 1895-1896 ; A.B. Meyer, *The Negritos*, 1899. H.a.

(22)Er C'hambodj, da skouer (R. Verneau ha Pannetier, war *Anthr.* 1921, pp. 299-304) ; Pannetier, *Notes sur les langues et les mœurs de certaines peuplades d'origine négrito du sud de l'Indo-Chine.*

(23)Haddon-Van Gennep, p. 221. Bro-Assam, anezi ar c'hompezennou treuzet gant ar Brahmapoutra en e red izela, eo moarvat ar gevrenn a Indez-Sina ma teuas gouennou diheñvel d'en em douezia ar paota enni. N'eo ket hepken levezon sevenadurel an Indez a gaver amañ evel er Siam hag er C'hambodj. Gouennou an Indez ouspenn o deus darbaret eun niver a enbroïdi d'ar vro gompezennaouek ha strujus-se.

(24) Senoïed pe Sakaïed ledenezenn Valaka, a lavared gwechall beza a-ouenn gant ar Semanged, tremenet ma 'z oant da Grakvorianed evel ar re-mañ, a zo disheñvel diouto e gwirionez. Gloanek eo bleo ar Semanged. Ar Senoïed en eneb a zo gwagennek o bleo. Dre o stummadou all ivez ez int heñvel ouz Veddaed Selan ha Toalaed ar Selebez. K.

Sumatra, e Nias (25), e Java, e Loumbok, e Timor, e Bourou, e Seram, er Selebez (a-vodad) (26). Eun elfennad vorianek uhel-ventek a verzer er boblad *Wah*, e Birmania (27).

Ar Grakvorianed a zo da lakaat, a-gevret gant Veddaed Selan, Toalaed ar Selebez, Morianed Aostralia, Bochimaned Afrika ha Fuejianed Douar-an-Tan, e-touez warlerc'hieta pobladou-tud ar bed. En noaz pe hogos en noaz ez eont. Da dïez n'o deus nemet tôennou deliou gwintet war bevar feul. Ne reont ket gant metalou (28). Minkopïed an enezennou Andaman a zo manet hemolc'herien ha pesketaerien rik. O veza ma 'z eo dibaot-kaer ar gouennou-loened d'ezo d'o hemolc'hi en argoad o enezennou (29), e reont o annez en arvor, ma vevont peur-

Saller, *Untersuchungen an Haarproben der Senoï und Semang*, war *Zeïtschrift für Morphologie und Anthropologie*, levrenn XXVII, feskad 1, 1928, pp. 135-40 (*Anthr.* 1929, pp.. 192-3).

(25) *Anthr.* 1927, pp. 422-3.

(26) *Anthr.* 1927, pp. 202-3 ; 1929, pp. 339-40.

(27) *Anthr.* 1924, p. 582.

(28) Andamaniz koulskoude a zo deuet a-benn da zeski labourat an houarn a vez degaset d'ezo gant Nikobariz, Maleziz ha Sinaïz, pa zeu ar re-mañ da gerc'hat an neiziou-gwennili (neiziou salanganed e gwirionez) a gaver stank e tevenn o enezennou. Kent an amzer-se, ez ae ganto prenn, maen, kregin, dent-moc'h ha drein-pesked nemetken da zanvez o binviou. Aspadennou stank eus ar c'hent-oadvez divetal a vez kavet en dilerc'hiadou-kegin a-strew war an aod, Doktor Stoliczka, *Notes on the Kjoekhenmoedding of the Andaman islands*, war *Proceedings of the Asiatic Society of Bengal*, 1870.

(29) Er c'hoadadou bras divoulc'h a c'holo an enezennou Andaman, n'eus nemet evned, marmouzed, kon, moc'h, glazarded, naered had amprevaned. Loen all ebet nemeto. Ken dibourvez a wez frouez eo an enezeg-se ha m'emañ distank enni al loened. Ne gaver ket eno ar gwez kokos, ar gwez bara,



getket diwar kregin, pesked ha baoted. Da besketa e reont gant goafiou, gant treantou ha gant eur wareg neuziet iskis, d'ezi furm eun S. Podou diaoz a stummont gant pri a laoskont da sec'ha ouz an heol. Peurliesa e reont da listri gant kregin an aod, darn anezo bras-meurbet ha gant tôennou-baot.

Semanged ledenez Valaka a zo hemolc'herien dianav d'ezo ar wareg. Ober a reont gant ar *soumpitan* pe sifoc'hell Valeziz, ma laoskont ganti daredou bihan kontammet. Diouz skouer Valeziz ivez e c'hounezont maniok, nemet dre nebeudou. Dastum a reont ouspenn ar mel, ar c'hamfr, ar c'haoutchouk hag an eostou gouez all pourchaset gant koadou trovanat o bro, d'o rei da Valeziz en eskemm da vinviou metal, da zanvez gwiskamantou, h.a.

Aetaed an enezennou Filipina a zo bodadou anezo hemolc'herien rik oc'h ober gant gwaregou, o veva en digenvezderiou e diabarz enezennou bras ar strollad (Luzon, Mindoro, Mindanao). Ar bodadou all, aet d'en em douezia gant an Dagaled (30), o deus graet diouz skouer ar re-mañ hag en em daolet d'al labour-douar.

An tri rummad a Grakvorianed emaomp o paouez berr-daolenna o buhez, Minkopïed, Semanged hag Aetaed, a zo ken heñvel ha ken heñvel dre an teir neuziad-mañ : stummder o ment (31), gellder pe zuder o c'hen, berrder hag azrodellegez pe c'hloane-

ar gwez sukr, h.a., a gresk ker paot en Indez, en Indez-Sina hag e Malezia. Ret-mat eo bet gant-se da Andamaniz en em drei ouz ar pesketaerez.

(30) *Tagal* eo ano unan eus ar brôadou indoneziek o veva er Filipina.

(31) Andamaniz : eus 1 m. 38 da 1 m. 48 ; Semanged : eus 1 m. 33 da 1 m. 52 ; Aetaed : eus 1 m. 39 da 1 m. 46.

gez o bleo. Kemm a zo etrezo e-keñver klopennadur ha dremmadur. Hirbenneien ha krennbenneien a gaver kichen-ha-kichen en hevelep meuriadou, ar grennbenneien koulskoude o veza peurliesa ar stanka (32). E-keñver dremmadur, ez eus e-touez ar Semanged, keñver-ha-keñver gant tud dremmet-reiz, re all dremmet eus an divaloa, hogos marmouzheñvel gant rakkarvanek ha genaouet ledan iskis ez int (33). Ker vil ez eo an dud-se da welout ha Morianheñveled verr-ventek Kornog Sina. Kement-se a roje abeg a-walc'h da gredi emañ ar wirionez gant ar ouizieien a gav d'ezo ez eus eus ar Grakvorianed diskennidi mibiliet, neket eus eur ouenn hepken, hogen eus meur a ouenn gentvedel (34).

Ar Grakvorianed a zo bet, aba ez eus koun, dismegañset gant an diavaezourien o deus bet da ober ganto, Maleziz, Indoneziz, Sinaïz, Indeziz, Arabiz. Gwall-vrudet ez int bet ganto, tremenet da ouezidi eus an izela dere, lakaet da zebrerien-tud, laeron, entanerien ha muntrerien. Laza, laerez hag entana o deus graet meur a wech evit gwir, nemet ez oa da dalvezout an holl grizderiou a oa bet graet d'ezo. Indoneziz ha Maleziz dreist-holl a zo bet kriz ha disleal en o c'heñver. O lazadega hag o dibenna a-gantadou o deus graet, o enka dre holl evel pa vije bet anezo gouezviled, o argas hag o diberc'henna

(32) Ma voe kredet da genta e oa ar Grakvorianed krenn-benneien holl. Setu amañ well-waz an aroueziadur-penn ganto : Andamaniz 83 ; Semanged 79 ; Aetaed 82 ; Tapiroed (Gwinea-Nevez) 79. E tudennou a zo e tiskenn an aroueziadur-penn ken izel ha 75.

(33) Gwelout Hachette, *Les Races humaines*, 1910, p. 57 (luc'hskeudenn gant E.J. Robertson, e Singapour).

(34) Fritz Sarasin, war *Anthr.* 1924, p. 226.



diouz ar pep brasa hag ar pep gwella eus ar broiou a oa bet d'ezo. Pa stagas Europiz da studia a-nes ar Grakvorianed, e voe anavezet buan e oa anezo e gwirionez tud sioul ha peoc'hus dre natur, ganto menoziou uhel a-walc'h. Ober brao a reont d'ar merc'hed. Eun azaouez karantezus hag eun hegarated vras a vez etre ozac'h ha gwreg. Ez vihan e tesk ar vugale gant o c'herent beza mat e-keñver ar gozidi, ar glañvidi, ar beorien, ha herberc'hus d'an dremenidi. Fur e vez ar plac'hed yaouank. Dre zereadegez o buhezegez emañ ar Grakvorianed hag ar C'hrakvorianezed eur skouer ouspenn o testenia na vez ket an elevez hag ar vuhez vat diouz teoder ha ledander ar gwiskamant, hogen diouz temz ar ouenn ha doare ar gelennadurez. Lakaat a raer ez eo nebeut digoret o spered, hogen bresk eo ar varna-denn-se, pa na vez diazezet peurvuia nemet war o divarregez da jedi (35). Andamaniz dreist-holl o deus rôet prouennou stank a-walc'h a speredegez, a

(35) Ar Grakvorianed n'int ket mat da jedi, n'eo ket dre ma 'z int dispered, hogen dre ma n'eo ket bet lakaet da ziwana ha da greski enno ar galloud-se dre o doare-beva. Beza mat da jedi n'eo ket anatoc'h prouenn a speredegez-dreist eget pa vefe an den mat da sigota. Eur galloud eo o sevel diwar eur gouzout, hag ar gouzout-se (evel ar sigoterez ha kement gouzout a zo) o tont eus ar studi hag eus an embregerez. Da zezvarn diouz jedourien vras Europa, ne weler ket ez eo mat o micher da zigeri ar spered. Ar re vrudeta anezo a zo bet re alïes, e-keñver an traou all hag er vuhez pemdeziek, sodien nemetken, aes-souezus o zouella, divarrek d'en em ren hag o chom o fri war ar gloued evit an distera tra. Keñveria G. Le Bon, *Psychologie de l'Education*, pemzekvet miliad, 1912, pp. 300-10 (*L'enseignement des mathématiques*). — Diwar-benn natur vat Sakaïed rouantelez Perak, lenn, war *Natura ed Arte*, barn ar c'habiten italian Cerutti en deus bevet en o metou (pennad-skrid meneget war *A travers le Monde*, 1901, p. 336).

intrudu, a ampartiz hag a oberiantiz, p'emañ ganto, e skoaz d'an ijinerezou a gaver gant hogos an holl ouezidi, ijinerezou all d'ezo o-unan ha kavadennou dianav e lec'h all (36).

E-touez ar poblou indezsinaat o deus dalc'het da ren betek hon amzer damdost an hevelep buhez hag o gourdadou e dibenn ar ragistorvez, e tleer menega da genta ar poblou anvet *C'ha* el Laos, *Moï* en Annam, *Kouï, Chong, Pear, Penom, Peunong, Pnempong* er Siam hag er C'hambodj. Rannet ez int etre eun niver bras-meurbet a veuriadou : *Ba-Hnar, Boloven, Broun, Djaraï, Late, Love, Mo, Rade, Rongao, Sa, Sedang, Stieng* (37), *Tioma, Trao*, h.a. Evit C'haed al Laos nemetken e niverer hanterkant meuriad anezo pe war-dro. An darnvuia eus ar meuriadou-se a ra o annez, adal harzou ar Yun-nan betek Kochinsina (pastell-vro *Baria*), war an uhelennou hag ar meneziou koadek en em astenn etre traonienn ar Me-kong hag arvor Bro-Annam (38).

Hemolc'herien ha gounideien-douar diampart a zo eus ar Voïed. Lakaat a reont d'an hemolc'h ha d'ar pesketaerez an holl amzer n'a ket ganto da labourat

(36) E-keñver ar wareg, ar saeziou, an treant, an doare da virout an tan, ar bagou, A. de Quatrefages, *Hommes fossiles et hommes sauvages*, pp. 201-5 ; F.J. Mouat, *Adventures and Researches among the Andaman Islanders*, London, 1863 ; F. Day, *Observations on the Andamanese*, war *Proceedings of the Royal Society of Bengal*, 1870. Hag all.

(37) A-zivout ar Stienged, lenn H. Mouhot, *Voyage dans les Royaumes de Siam, de Cambodge, de Laos et autres parties centrales de l'Indo-Chine*, 1868, pp. 151-64, 214-200 (mouladur distag ; diwar *Tour du Monde*, 1863, II).

(38) Maître, *Les Jungles Moï*, 1912.



o farkou (39). Distroueza douar a reont dre ziskar ar gwez bambouz war an tachennou ma fell d'ezo hada, ha dre leski war al lec'h end-eeun an diskaraduriou aet sec'h a-walc'h, da lavarout eo a-benn eun nebeut derveziou. M'en em gav er c'hiz-se distrouezet ar park ha temzet war eun dro. Ar baotred goude-se, eur vaz ganto e pep dourn, a ra toullou en douar, hag ar merc'hed o tont kerkent hag o seuliou a laka had ebarz. E-kerz m'emañ an drevad o sevel hag oc'h azvi, e ra ar baotred gward war he zro, da bellaat an evned, ar marmouzed, ar c'hirvi, kement loen a hellfe gwalla ar parkad. An eosti a vez graet dre zishilha gant an dourn ar riz, ha hemañ war e droad ; ar poaza, dre hel lakaat ebarz bambouzennou hag her c'hraza evel-se ouz an tan. Nemet an digranna, an ober toullou hag an dichoual evned, kement labour en-dro d'ar parkadou a vez graet gant ar merc'hed. War ar re-mañ eo ivez ober an eost, kêria anezañ, ambleudi riz, keuneuta, doura, kegina hag ober war-dro ar vugale. Gwiaderezed ampart a zo anezo ouspenn. Ar baotred a oar labourat houarn ez dispar a-wechou hag ober anezañ sabrennou ha bouc'haliou. Kavout a raer peurliesa en o c'hêriadennou kement loen-ti a vez gant ar poblou tro-war-dro : oc'hen, moc'h, yer, houidi, h.a. Gant meuriadou-zo ez eus zoken olifanted doñv (40).

Hogos en noaz ez a ar Voïed, oc'h ober en

(39) Diwar-benn an hemolc'herez en Indez-Sina hag e Malezia, lenn Spenser Saint-John, *Life in the Forests of the Far East* ; L. W. Thomas, *De jacht op het eiland Nias* (war *Tijdschrift voor Indische Taal-, Land-, en Volkenkunde*, XXVI). H.a.

(40) Mouhot, pp. 156-7.

hemolc'h hag er brezel gant armou diaoz a-walc'h peurliesa : goafiou e prenn bambouz, sifoc'hellou, kroazwaregou (41), saeziou kontammet. Tud difaezus d'ar skuizder, gwevn a gorf ha skañv da redek a zo anezo, ker kreñv ha ken eskuit ar merc'hed en o zouez hag ar baotred. Dre stummadou o c'horf e tiforc'h ar Voïed diouz an Daïed ha diouz Annamiz, pa drôont kentoc'h ouz Indoneziz. Tud verr-ventek a zo anezo peurvuia (1 m. 57). Hirbennek ez int (aroueziadur-penn : 77). Gwenn-gell arruz e vez o c'hroc'hen, gwagennekoc'h-pe-wagennek o bleo, diveskell o daoulagad ; eeun hag a-wechou balirek o fri. E-touez C'haed al Laos-Izela, e kejer ouz tud mentet-uhel hag a drouc'had mat. Dremmou kaer ouz daoulagad Europiz a weler en o zouez, dreist-holl er meuriadou *Djiaraï, Bade, Penong*. Eun niver diouto a zo heñvel-tre dre o dremmadur ouz Indianed a ouennou-zo eus Amerika (42).

Re gemm-digemm e vez an temz-spered er poblou, techet ma vez da drei en holl d'an holl dindan leve-

(41) Pe arbalastrou. Kreñv eo ar groazwareg boaziet gant ar Stienged hag akuit e reont ganti. Nemet dibaot e c'hoarvez d'ezo leuskel o zenn-saez en tu-hont da hanterkant kammed diouz ar pal (Mouhot, p. 161). An hevelep ano a zo d'ar groazwareg er c'hevrennou a Indez-Sina bet levezonet gant sevenadurez Sina hag er re a zo bet dindan sevenadurez India. Se hon tennfe da gredi edo ar groazwareg e boaz gant Indez-Sinaïz araok ma stagas d'en em astenn an diou levezon-se war o bro, da lavarout eo kerkent ha dibenn ar ragistorvez. Ar wareg en eneb a hañval beza bet dianav d'ezo d'ar c'houlz-se, da zezvarn, da vihana, diouz ar yezoniez : Annamiz a ra gant eur ger sinaek d'hen envel, ha Kambodjiz gant eur ger indezariek, Przyluski, *L'arc et l'arbalète en Indo-Chine*, war *Anthr.* 1922, p. 283.

(42) *Les tribus Khas du Bas-Laos*, war *A travers le Monde* (stagadenn *Le Tour du Monde*), 1901, pp. 337-9.



zoniou-zo eus eur remziad d'eben, evit ma vefe talvoudus komz amañ dre hir diwar-benn temz-spered ar Voïed hag ar poblou kenouenn d'ezo. E dibenn an XIXvet kantved, e oa tremenet gant ar C'hallaoued ar Voïed ha C'haed al Laos-Uhela da dud sioul, peoc'hiek ha hesuj. Tud disuj en eneb, her, brezelgar, o karout o frankiz dreist pep tra a oa eus C'haed al Laos-Izela. Ren a raent brezeliou stank ouz Annamiz d'en em bourvezi a sklaved a eskemment el Laos ouz bualed ha traou all.

Er penn all d'al ledenez indezsinaek, diouz tu ar gwalarn, an Nagaed, o veva er Manipour ha war ar meneziou oc'h en em astenn en hanternoz d'ar vro-se (Patkoi, Barail), a zo anezo ivez eur warlerc'hiet a bobl. Lodennet ez int etre : *Angami, Kanpui*, h.a., o tougen ar vroz, er c'hornog ; *Lhota, Ao*, h.a., o tougen al lenn, er c'hreiz ; *Nangta* pe en noaz, er reter. Stummadou-korf an Nagaed ha kalz eus o giziou (hemolc'herez ar c'hlopennou, kinkladuriou pluennou ha reunennou lïesliou, skouedou hir, gweadurez, kendïez, h.a.) o denesa ouz Indoneziz (43). Tibetek-birmanek eo avat ar yezou komzet ganto (44).

A ouenn indoneziek rik diouz o neuziad e vije ar Selonged, eur miliad anezo en holl nemetken, o veva war o bigi, en enezennou Mergi, e-kichen aod an Tenasserim. Emaint bepred o kantren a enezenn da

(43) Deniker, kenta mouladur, pp. 457-8.

(44) Ar Voïed hag ar poblou all meneget uheloc'h en danevell a zo monek-c'hmeregerien anezo, kerkouls hag ar Voned (*Mon*), ar Balaonged (*Palaong*), ar Rianged, ar Wahed o chom a-hed stêr Salouen pe en amezegiez d'ezi. Diwar-benn ar Balaonged, o buhezegez hag o bividigez, lenn levr an itron Leslie Milne a zo ano anezañ uheloc'h en notennou.

enezenn, evel gwir « Jipsianed ar mor » *Sea-Gypsies* evel ma 'z int bet lesanvet gant ar Saozon (45).

E-kreiz ar janglennou ha war ar meneziou koadetstank o c'holei diabarz ledenez Valaka, ez eus, ouspenn ar Semanged (Krakvorianed anezo) hag ar Senoïed pe Sakkaïed (Veddaheñveled), meur a veuriad gouez all : *Mantra, Udaï, Knabouï, Jakoun*. Ar Jakouned, anvet e gaou «Maleziz ouez » gant Europiz, a gomz eur yez vonek-c'hmerek evel ar Semanged hag ar Sakkaïed. Maleziz an arvor a ra dre vras eus an holl veuriadou gouez o veva en argoad an ano a *Orang Binoua* « Tud ar Vro ». Darn eus ar meuriadou-se a zo o andon e rummadou-tud bet sevenaet pe zamsevenaet er Grenn-amzer, p'edont o chom war an aod, ha distrôet abaoe d'ar ouezoni, da heul o zrec'hidigez er brezel hag an tec'hel anezo er c'hoadou. Ar Vantraed, da skouer, o deus dalc'het koun eus an amzer m'edont war ribl ar mor ha ganto kalz a skridou treset war deliou palmez. Argaset diouz an arvor gant argadadegou Maleziz, e derou ar XV[vet] kantved, o deus en em repuet en argoad e-lec'h m'o deus dizesket lenn ha skriva, hag en em daolet da ren an hevelep buhez hag ar Sakkaïed hag ar

(45) J. Anderson, *The Selungs*, London, 1890; W.G. White, *The Sea-Gypsies of Malaya, an Account of the Nomadic Mawken People of the Mergui Archipelago*, 1922. Bez 'ez oa war douriou raz Singapour, o ren an hevelep buhez, eur meuriad Maleziz, *Orang Sletar* e ano (*orang* a dalv « den, tud » e malezeg) a zo aet hogos da get hizio. O regi mor ar Selebez, ez eus Morjipsianed all, *Biadjao* o ano. Genidik e vije ar remañ eus Djakatra, e sultanelez Johor (er biz da Singapour), hervez an Doktor J. Montano, *Voyage aux Philippines et en Malaisie*, 1886, pp. 180-1.



Semanged (46). E-keñver gouenn, e tiskouez beza an darnvuia eus argoadiz ledenez Valaka hironed diwar kemmeskadur hen-ouennou ar vro (Krakvorianed ha Veddaheñveled) gant an argadourien a zeuas diwezatoc'h da chom eno (Mon-C'hmered, Indoneziz, Taïed, Maleziz). A-veskellik eo a-wechou o daoulagad, plaen o dremm, eeun, garo, liou du arc'hlas o bleo. Krennbennek ez int (aroueziadurpenn : eus 80 da 83). O c'hen a zo gell-arruz pe liou kouevr mouk, duoc'h dalc'hmat eget ken ar wir Valeziz (47).

Nikobariz, ar re anezo o veva en enezennou bihan ar strollad hag en arvor an Nikobarenn Vras, a zo hironaet a Valeziz. Evit argoad an enezenn veur, ez eo dalc'het gant gouezidi neuziet heñvel ouz Indoneziz, *Chom-Pen* o ano meuriadel. Monek-c'hmerek eo an nikobareg (48).

Da vont dre verr da istor denoniel Indez-Sina, e c'heller lavarout e tiskouez ar c'henta gouennou kroc'henet-splann a gemeras lec'h ar gouennou kroc'hen du, beza bet gouennou hirbennek nesoc'h ouz Europiz dre linennadur o dremm eget ouz ar Vongoled. A-hed an istorvez, ez eas ar gouennou indezsinaat-se war grennbennekaat en o c'hlopenna-

(46) Montano, pp. 13-29. E meur a gorn all a Indez Sina, ez eus evel-se diskennidi eus pobladou bet hanter-sevenaet e dibenn an Hen-amzer pe e-pad ar Grenn-amzer hag aet da ouez adarre da heul o argasidigez er c'hoadou gant an Daïed ha gant Annamiz, Verneau-Pannetier, war *Anthr.* 1921, pp. 306-9.

(47) A-zivout ar meuriadou o chom e diabarz ledenez Valaka, lenn R. Martin, *Die Inlandstämme der Malayischen Halbinsel*, Yena, 1905 ; W. W. Skeat ha C. O. Blagden, *Pagan Races of the Malay Peninsula*, 1906.

(46) Deniker, p. 459.

dur ha war vongolekaat en o dremmadur gant an enbrôadegou a boblou deuet eus an Hanternoz. Eus an enbrôadegou-se, a-hervez, n'anavezomp dre o ano nemet ar re deuet da ziweza (Birmaned, Taïed, h.a.) Traou-zo hon dougfe da gredi e voe ken abred ha dibenn ar ragistorvez e stagas d'en em sila en Indez-Sina meuriadou mongolheñvel (49).

Ar mell strollad enezennou bras a vez anvet bep eil tro gant an douaroniourien *Indonezia*, *Insulindez* (50), *Malezia*, a zo rannet dre vras ar boblañs

(49) A-zivout gouennoniez ha tudoniez Indez-Sina, ouspenn al levriou meneget en notennou uheloc'h hag ar re a zo graet ano anezo gant Deniker (pp. 454-65), lenn : Tad Dourisboure, *Les Sauvages Ba-Hnars*, 1873 (trede mouladur : 1894) ; J. Harmand, *Les races indo-chinoises*, war *Mém. de la Soc. d'Anthropol. de Paris*, 1875 ; *Le Laos et les populations sauvages de l'Indo-Chine*, war *Tour du Monde*, 1879, 1880 ; *Birmanie : résumé ethnographique et linguistique*, trôet e galleg diwar *The British Burmah Gazetteer*, 1884 ; A. Marre, *Coup d'œil sur le district montagneux de l'Arakan et sur les tribus sauvages qui l'habitent*, Loven, 1883 ; Aymonier, *Voyage dans le Laos*, war *Annales du Musée Guimet*, V ; G. Devéria, *La frontière sino-annamite, description géographique et ethnographique d'après les documents chinois*, 1886 ; A. Coussot ha H. Ruel, *Douze mois chez les sauvages du Laos ;* 1898 ; H. Girard, *Les Tribus sauvages du Haut-Tonkin*, 1903 ; Komandant Lunet de la Jonquière, *Ethnographie des territoires militaires*, Hanoï, 1904 ; *Ethnographie du Tonkin septentrional*, 1906 ; J. Dautremer, *Les races de l'Indo-Chine*, war *L'Ethnographie*, I, 1913-1914 ; Verneau ha Pannetier, *Contribution à l'étude des Cambodgiens*, war *Anthr*. 1921, pp. 279-317 ; h.a. Poblou Kornog ha Gwalarn Indez-Sina a zo bet studiet gant ar Saozon dreist-holl : E. B. Cross, *On the Karens*, 1854 ; Smeaton, *The Loyal Karen*, 1886. Hag all.

(50) Ar ger *Indonezia* « Indezenezia » a zo anezañ eun disleberiadur a zaou c'her gregach o talvezout « Indez » ha « enez ». An ano-se da zegas da goun ez eo heñvel-mik ouz an Indez an enezeg dre he glasvez hag he loened, hag, ouspenn, ez eo bet sevenaet enezegiz gant Indeziz. *Insulindez* a zo a-ster



ennañ gant an denoniourien etre Indoneziz ha Maleziz.

Bez' e vije eus Indoneziz an diskennidi hogos digemmesk eus an hena bagadou tud kroc'hen splann a zouaras en enezeg. Indoneziz eo o dije dam-beurvouget ar meuriadou kroc'hen du pe c'hell-du a zalc'he ar vro e-pad hen-varevez ha krenn-varevez ar maen. Indoneziz a ouenn e vije bremañ c'hoaz ar pep muia eus an dud o veva en argoad an enezennou. Warlerc'hiet, hag a-wechou warlerc'hiet a-bell e-keñver ar sevenadur, emañ kalz eus an argoadiz-se : Dayaked e Borneo, Battaked e Sumatra, Alfouroued er Selebez hag er Molukez (51). Meuriadou anezo a dremener zoken da ouezidi pe da hanter-ouezidi : *Olo-Ot* ha *Pounan* e Borneo, *Orang-Koubou* e Sumatra (52), *Mandaya* e Mindanao, h.a.

Maleziz a vije anezo Indoneziz bet hironaet dre unaniezou gant an enbrôerien deuet eus kreisteiz ha reter Azia e-pad an istorvez : Pareôsiz (53), Indeziz,

gant Indonezia, rakstaget m'en em gav ennañ ouz ano an Indez ar ger latin *insula* « enezenn ».

(51) *Alfourou* (bez'e lavarer ivez *Alfora*, *Arafora*) n'eo ket eun ano a ouenn indoneziek. Eun trefoedadur eo eus ar ger portugalek *alforias* « tud en o frankiz. Lakaet eo bet gant Portugaliz d'ar meuriadou argoadiz diank diouz aotrouniez Maleziz. N'eo ket anezañ zoken eun ano gouenn-dud. Diouz an enezennou e vez eus an Alfouroued, pe Indoneziz, pe Grakvorianed, pe Bapouaed.

(52) N'eo ket diarvar koulskoude e ve ar Gouboued a-ouenn gant Indoneziz, disheñvel ma 'z int diouz an neuziad indoneziek. Toalaed ar Selebez, anezo gouezidi eus an izela dere, a zo veddaheñvel dre o neuz, Haddon-Van Gennep, p. 227.

(53) *Pareôsat* (eus ar ger gresiek *pareôs* « diouz tu ar reter ») a vez graet dre vras gant denoniourien-zo eus ar gouennou mongolheñveloc'h-pe-vongolheñvel a-skign en Tibed, e Sina hag en Indez-Sina. Savet eo bet ar ger-se ganto da

Sinaïz, Birmaned, Arabed. I eo a ra ar pep brasa eus poblañs an arvor, dreist-holl en enezennou bras ar C'hornog : Sumatra ha Borneo. Poueza doun he deus graet warno, e-doug an istorvez, levezon sevenaüs Indeziz hag Arabiz. War-dro ar IV$^{\text{vet}}$ pe an III$^{\text{vet}}$ kantved kent H.S. eo e teuas Indeziz ariekaet eus ar C'halinga (54) da ober o annez e Sumatra hag e Java, o tegas ganto o yez lennegel, ar sanskriteg, o c'hredennou, ar vrahmanegez hag ar vouddhaadegez, o ijinerezou, o arzou. Gwir sevenaerien Valeziz e voe Indeziz (55). An elvenn a sevenidigez enaouet ganto e Sumatra hag e Java a zeuas d'he brasa sked etre ar VII$^{\text{vet}}$ hag an X$^{\text{vet}}$ kantved goude H.S. (56). En XII$^{\text{vet}}$ kantved ec'h astennas an Arabed o beli war darn eus an enezeg, o tegas ganto o skritur hag o feiz, an Islam (57).

dec'hout diouz an implij fazïus-meurbet en denoniez eus ar geriou *mongolek* ha *mongolheñvel*. Haddon-Van Gennep, pp. 59-60, 292.

(54) *Kalinga*. War aod reterel India. An Orissa eo bremañ. Kêr-benn ar C'halinga e oa *Dantapara* « Kêr an Dant ». A-zivout ar merdeadennou kaset da benn gwechall-goz etre India, Sina ha Malezia, lenn G. Ferrand, *Le K'ouen-louen et les anciennes navigations interocéaniques dans les mers du Sud*, war *Journal asiatique*, XI$^{\text{vet}}$ rummad, Levrennou XIII ha XIV, 1919.

(55) Evel ma 'z eus bet anezo, en hevelep maread, gwir sevenaerien poblou Assam, Birmania, Kambodj ha Tchampa.

(56) G. Ferrand, *L'Empire sumatranais de Crîvijaya*, 1922 (diwar *Journal asiatique* ; mouladur distag) ; *Voyage du marchand arabe Sulaymân en Inde et en Chine rédigé en* 851, trôet diwar an arabeg e galleg, 1922, kentskrid, pp. 14-6.

(57) L.W.C. Van den Berg, *Le Hadhramaout et les colonies arabes de l'Archipel indien*, Batavia, 1886. A-zivout merdeadennou Arabiz ; G. Ferrand, *Instructions nautiques et routiers arabes et portugais du XV$^{e}$ et du XVI$^{e}$ siècles, reproduits, traduits et annotés*, 4 levrenn, 1921-1922. Diwar-benn istor



Eus an diou levezon sevenadurel-se o deus he c'heflusket, e van e Malezia roudou stank ha doun er geriadur, er skritur, en ijinerezou hag er c'hredennou. Mar deo bet skarzet gant an Islam hogos dreholl ar c'hredennou degaset gwechall gant Indeziz, brahmanegez ha bouddhaadegez (58), mar deo kouezet en o foull ha peurc'holôet gant glasvez founnus ar vro ar c'heodedadou templou ha paleziou savet e Java hag e Sumatra e-pad ar Grenn-amzer war batrom maensavaduriou meur an Indez, e van c'hoaz er yezou indoneziek eleiz a c'heriou indezek — a ouenn sanskritek peurgetket, hogen geriou dravidek a zo ivez. Geriou a sevenadurez a zo anezo, o teurel d'ar gredenn, d'ar brederouriez, d'an ijinerezou, d'an traezou-oberiet ha d'an eostou a vaezbro. Ken niverek eo bet an amprestadennou-se, d'eur mare a zo bet hag e yezou indoneziek a zo, ma vez kavet (el levriou koz skrivet e javaeg lennegel) frazennou e-lec'h war c'houec'h ger n'eus nemet daou hag a ve indoneziek (59). Ken doun-se ne voe ket

Malezia hervez hengouniou Maleziz : L. M. Devic, *Légendes et traditions historiques de l'Archipel indien* (*Sedjarat Malayou*), trôet e galleg diwar ar malezeg, 1878.

(58) Doueed an Indez o deus c'hoaz azeulerien e Loumbok, e Bali, hag e lec'hiou-zo a Java hag a Sumatra. Keñveria F. Bernard, *A travers Sumatra : de Batavia à Atjeh*, war *Tour du Monde*, 1903, II, 567 ; T. de Kleen, *Mudras, the Ritual Hand-Poses of the Buddha Priests and the Shiva Priests of Bali*, 1924.

(59) G. Ferrand, war Meillet ha Cohen, pp. 420-1. Da gredi eo na oa ket ker breinet-se a c'heriou estren ar yez komzet gant ar bobl. Heñvel-dra a c'hoarvezas moarvat gant ar brezoneg er Grenn-amzer. N'heller ket barn hemañ diouz an dournskridou gallekaet a-ratoz a zo deuet betek ennomp. An niver bras a c'heriou koz a ouenn vrezonek dastumet en hon amzer a-ziwar diweuz ar bobl, ha n'eus ano

ar roudenn louc'het gant an arabeg e yezou Malezia. War-dro kant hanterkant a c'heriou arabek a zo bet degemeret e malezeg, anezo geriou a gredenn hag a reiz vuzulmek peurvuia (60). Al lizerenneg arabek a zo deuet e boaz gant Maleziz ledenez Valaka, e Sumatra (evit skriva ar malezeg, an atchineg, ar menangkabaoeg), e Ternat (Molukez) ha gant Moroed an enezennou Filipina (61). E-pad ar Grenn-amzer, kent donedigez Arabiz, e oa indezek-holl al lizerennegou implijet gant ar poblou sevenaet a Valezia. Aet eo al lizerennegou indezek-se er-maez a c'hiz en enezennou Filipina a-raok an XVIII[ret] kantved. Emaint bepred e boaz er Selebez, e Florez (pe Hende), e Bima, Bali, Madoura, Java ha Sumatra (evit rannyezou-zo).

Dre vras, bep ma kerzer en enezeg davet ar Reter pe davet an Hanternoz, e tistera ar roudou lezet gant al levezoniou indezek hag arabek betek mont da get pe zegouezer en douarou a zo dirak Nevez-Gwinea pe pa ziraezer Formoza (62). Ar yezou indoneziek

ebet anezo en dournskridou, a ziskouez splann e oa neuze brezonekoc'h a-galz ar yez komzet eget ar yez skrivet. An hevelep prouenn a sav evit javaeg koz ar bobl diwar studi ar javaeg bremañ.

(60) A. Hovelacque, *La Linguistique*, pevare mouladur, p. 99.

(61) Ar Spagnoled o deus graet an ano *Moros* « Maourien » eus Maleziz vuzulmek Soulou ha Mindanao dre m'edo gant ar re-se kredenn Maourien Afrika.

(62) Bez' ez eus e kevrenn gornok Indonezia eur strollad enezennou hag a zo manet diank a-grenn e boblañs diouz levezon Indeziz hag Arabiz. Enezeg Ventawei an hini eo, d'ezi stumm eur steudennad enezennou ledet er mor warhed 150 kilometrad diouz aod kornok Sumatra. Penna enezennou ar strollad eo Nias en hanternoz, Mentawei e kreiz ar steudennad, hag Engano er c'hreisteiz. J. P. Kleiweg de Zwaan, *Bijdrage tot de Anthropologie der Mentaweiers*, war



komzet gant menezidi Formoza n'eus enno ger indezek ebet (63).

E-keñver istor, ar wir Valeziz dre ar ouenn hag an ano, *Orang Malayou* en o yez, a zo bet o-andon en eur meuriad divrud a-grenn da genta, a oa o chom e pastell-vro Menangkabao, en enez Sumatra. Galloud a gemerjont etro ar VII[vet] kantved goude H.S., en em astenn a-gleiz hag a-zehou, kement ha ken bihan ma teujont, a-benn an diwez, d'en em leda war arvor kalz a enezennou ha war gevrenn greisteizel ledenez Valaka. O zroïdigez d'ar feiz vuzulmek a rôas c'hoaz muioc'h a lañs d'ezo d'en em astenn (64). Merdeïdi dispont, morlaeron griz ha marc'hadourien ampart ma 'z oant, e teujont da ober al lezenn e-pad meur a gantved war an enezeg ha war arvor al ledemeur a gantved war an enezeg ha war arvor al lede-

*Tijdschrift van het Koninklijk Nederlandsch Aardrijkskundig Genootschap*, eil rummad, levrenn XXXIV, 1917 ; *Het Eiland Nias en zijn Bewohners*, war *Nederlandsch Indie, Oud en Nieuw*, unnekvet bloaveziad, 1927, fesk. 11, 12 (*Anthr.* 1927, pp. 422-3) ; E.M. Loeb, *Mentawei religions cult* (*University of California Publications*), Berkeley, 1929 (*Anthr.* 1929, pp. 553-4).

(63) A. Hovelacque, p. 98. Sinaekaet eo bet ar boblañs e kompezennou Formoza, Imbault-Huart, *L'île de Formose, histoire et description*, 1893 ; S. Ishii, *The Island of Formosa and its Primitive Inhabitants*, London, 1916.

(64) Pa ziskennas armead ar Spagnoled e Luzon, er bloaz 1564, edo Maleziz vuzulmek eus Soulou hag eus arvor Borneo o paouez kemer troad en enezenn, savet ma oa bet ganto eur rouantelez e Manila. Panevet d'ar Spagn teurel neuze he c'hraban war an enezennou Filipina, e vije bet aloubet an enezeg gant Soulouïz, hag aet, dindan o beli, da vohammediz (*Orang Islam*) an holl boblou sevenaet anezi (Tagaled, Bikoled, h.a.) gant trec'h eo Muzulmiz da Nann-muzulmiz e-keñver nerz-kalon ha spered a embregerez. Diaes-kenañ e voe d'ar Spagnoled dont a-benn anezo, Montano, pp. 34, 36, 130-2 ha *passim* ; Vincente Barrantes, *Guerras piraticas de Filipinas*, Madrid, 1878.

nez indezsinaek. O listri a rogas moriou India ha Sina betek aodou Arabia hag ar Japan, hag o yez a endounas he roudenn e yezou a zo a Indez-Sina, dreist-holl er yezou monek-c'hmerek komzet gant ar poblou o chom e kevrenn reterel al ledenez (rouantelez *Tchampa* er Grenn-amzer) : Tchamed, Djaraïed, Radeed, Sedanged. Hizio, emañ c'hoaz ar malezeg yez vrôadel ouspenn tri milion a dud (niver poblañs Vreiz) ha klevet e vez, evel yez an darempredoukenwerz etrevrôadel, betek e porziou-mor India ha Sina. Deuet eo da veza yez-kredenn holl vuzulmiz an Insulindez, tregont milion anezo. Eur rannyez diwar an indonezieg koz n'eo ken, a-hend-all, kerentiet dre-se nesoc'h-pe-nes d'an holl rannyezou indoneziek all komzet en enezeg (65).

Istorel ha sevenadurel dreist-holl eo eta an diforc'h a zo bet etre Indoneziz ha Maleziz. E-keñver korfadur ha dremmadur, n'eus ket peurliesa kalz a gemm etrezo, kemm ebet a-wechou zoken. N'eus ket, e gwirionez, evit merzout bremañ, e poblañs Valezia, eur stummad-korf, ha pa na ve ken, hag a hellfed lakaat diarvar war ouenn ar sevenaerien deuet gwechall eus India hag eus Arabia. Ma ranker kredi edo gwall-rouez ar sevenaerien-se, pa 'z eo bet kenkizet

(65) Goude ar malezeg, ar penna yezou indoneziek eo : ar javaeg (20 milion a yezerien) ; ar soundaeg (6 milion a yezerien) ; ar balïeg (3 milion a yezerien) ; ar madouraeg (3 milion ivez) ; ar bougïeg hag ar makassareg, kerent eus an nesa, ha komzet o-daou e Kreisteiz Selebez (1.250.000 a yezerien) ; an tagaleg (1 milion a yezerien) ; ar bisayaeg (2 vilion) hag ar bikoleg (pemp kant mil), komzet o-zri en enezennou Filipina. Eun niver a rannyezou indoneziek all a zo ouspenn, ma vezo kavet ar roll anezo war Meillet ha Cohen, pp. 407-14. Da hanterkant milion e vras-jeder an dud o komz yezou indoneziek.



ken trumm o neuz-ouenn gant neuziou-gouenn ar vro.

En eul levr evel hemañ, n'eur ket evit taolenna piz kement neuz-den a zo bet digemmet betek-hen e-touez an hanterkant milion a dud oc'h ober poblañs Indonezia. Ne vefed ket kennebeut evit kas sevel, diouz ar re eus an neuziou-tud-se, anezo e gwirionez neuziou-gouenn, eun doare kevrennadur a vije reisoc'h e-keñver gouennoniez eget ar rannadur diresis-meurbet etre Maleziz hag Indoneziz. Hemañ da vihana a daly war ar re-all dre ma 'z eo bet heuliet bete-vremañ er pep gwella hag er pep brasa eus al levriou-denoniez. Dre zerc'hel striz d'ezañ, e livirimp ez eo eun tamm mentekoc'h Maleziz eget Indoneziz ha krennbennekoc'h a-galz egeto. Kroc'hen Maleziz a vefe gell-kouevrek splann pe liou olivez-splann. Peurzu, eeun ha difuilh e vefe o bleo, barvet rouez pe zivarv o elgez, blevet o c'horf eus ar rouesa pe vlouc'h zoken. A-veskell en o fenn e vefe alïes o daoulagad. Berr, tougn, fronellet-ledan o fri. Balirek o eskern-jod. Uhel o zal. Hogos ken ledan o dremm ha ma 'z eo hir. Eun daolenn dre vras n'eo ken, gant stank e vez an disheñvelderiou etre-den-ha-den e-touez Maleziz (66).

Unvanoc'h neuziet e vefe Indoneziz peurliesa. O zremen a raer da dud verr-ventek (eus 1 m. 54 da 1 m. 57), pennet-etre pe hirbennek zoken (aroueziadur-penn : eus 76 da 78,5), bleo du gwagennek, warno alïes eun dazliou arruz, kroc'hen liou kanell,

(66) Ment Valeziz well-waz : 1 m. 61. Aroueziadur-penn well-waz (kemeret war ar beo) : 85. An niveriou evit Maleziz Menangkabao eo 1 m. 59 evit ar vent, 80 evit an aroueziadur-penn.

liou kof-heizez pe c'hell splann-meurbet, daoulagad diveskell peurliesa, eskern-jod balirek a-wechou, fri tougn alïes, gwinteiz a-wechou.

Hep teurel diskred war al lodenn a wirionez a zo en daou verrdaolennadur-mañ, ez eo ret ansav koulskoude e kejer alïes a-walc'h, e-touez ar pol' a Indonezia tremenet da veza indoneziek a ouenn, ouz tud disheñvel diouz an neuziadou indoneziek ha malezek : *Orang-Koubou* e Sumatra, a hañvalfe, diouz o stummadou, beza diwar eur ouenn gozmeurbet (67), Orang *Bouled Oupih,* war ribl stêr Sagaliud, e korn biz Borneo, hogos europek o dremm a-wechou (68) ; Soulouïz, uhel o zal, eeun, moan ha stummet-mat o fri, linennet-kaer o dremm (69) ; Samaliz, er strollad-enezennonu Filipina, uhel-ventek ha barvek (70) ; Tagakaoloed, e Mindanao, hirvoan o c'horf hag o izili, ha begererheñvel o fri (71) ; Giangaed, en hevelep enezenn, ker maouezheñvel en o stumm ken n'eur ket alïes

(67) Haddon-Van Gennep, p. 227.

(68) Bez' ez eus anezo eun dister a veuriadig (mil a dud e 1880) o veva diwar hemolc'hi ha pesketa nemetken, gant a ziegi o deus da labourat douar. O ano a dalv da lavarout « Tud Menez ar Gwez arek », o veza ma raer *oupih* e malezeg eus an doare palmez a daol kraoñ arek. Lavarout a reont beza genidik eus arvor Borneo, e-harz aber stêr Sagaliud, hogen bremañ n'o c'haver ken nemet en argoad, ha dalc'het eo an arvor gant kêriadennadou Maleziz eus Soulou (*Orang Soulouk*) hag eus Simonor (*Orang Simonor*), Montano, pp. 182-91.

(69) Darn anezo da vihana. Gwall-gemmesket eo o gwad. Morlaeron eus ar gwasa ma 'z int, ez eus bet skrapet ganto merc'hed a bep gouenn, en o zouez Europadezed (Spagnolezed peurvuia). Montano, pp. 135-75.

(70) Montano, p. 229. Samal a zo eun enezenn vihan er strollad.

(71) Ibid. p. 241.



evit anaout, diwar eur sell, e-touez o zud yaouank, ar baotred diouz ar merc'hed (72).

Glana neuziad indoneziek a vefe kejet outi marteze er meuriad *Mourout* e Borneo. Tud hirbennekoc'h eget er meuriadou all a zo eno da vihana (aroueziadurpenn : 73). Hirbenneien rik e vefe bet eus an Indoneziz kosa, da zezvarn diouz ar c'hlopennou kavadennet er beziou koz. War an douar-bras, ar meuriadou pesketaerien a oa o veva, kent an istorvez, war ribl lenn *Tonle-Sap*, er C'hambodj, a oa hirbennek ivez ha heñvel-mik ouz an Indoneziz-se. Ma teufe da veza anataet a-hend-all ez eus kerentiez

(72) Ibid. p. 222. — Evit mont a-zevri gant studi ar gouennou oc'h ober poblañs Indonezia, lenn : J.P. Kleiweg de Zwaan, *Physical Anthropology of the Indian Archipelago and Adjacent Regions*, war *Annales du Musée Guimet*, 1922 ; *De Rassen van den Indischen Archipel*, Amsterdam, 1925 ; *The Anthropology of the Indian Archipelago and its Problems*, war *Science in the Netherlands East Indies* (*Koninklijke Akademie van Wetenschappen*), 1928, pp. 192-206 ; *Anthropologische Untersuchungen über die Niasser*, Gravenhage, 1914 ; *Tanimbarschedels*, war *Völkenkundige Opstellen*, I, Amsterdam, 1917; H.J.T. Bijlmer, *Outlines of the Anthropology of the Timor Archipelago* (embannet gant an *Indish Comite voor Wetenschappelijke Ondezoerkingen*), Weltevreden, 1929 ; J.H. Nyessen, *The Races of Java* (*Netherlands Indian Committee for Scientific Research*), Weltevreden, 1929 ; Paol ha Fritz Sarasin, *Versuch einer Anthropologie der Inseln Celebes*, 1905 ; R. B. Bean, *The Racial Anatomy of the Philippine Islanders, introducing New Methods of Anthropology and Showing their Application to the Filipinos*, 1910 ; A.J. Barreiro, *Estudio psicologico y antropologico de la raza malayo-filipina*, 1910 ; A. Matsumura hag E. Miyauchi, *Notes on Anthropological Measurements of the Aborigines of Formosa*, Tokio, 1927, war *Proceed. of the Imper. Acad.* III, pp. 576-8) ; W. Lehman, *Blutgruppenuntersuchungen im Malayischen Archipel : Buginesen und Makassaren von Celebes*, war *Zeitschrift für Morphologie und Anthropologie*, levrenn XXVII, feskad 1, 1928, pp. 117-27 (*Anthr.* 1929, pp. 191-2). Hag all.

etre ar yez indoneziek hag ar yez monek-c'hmerek, ne vefe harz ebet ken da sellout gourdadou Indoneziz ha gourdadou ar Von-C'hmered evel breudeur didarzet eus an hevelep kef a vije bet en e gerz, mare a zo bet, holl gevrenn c'hevred Azia (73).

O ren war Indonezia, kent levezon sevenadur meur an Indez, ez eus bet eur sevenadur fraost a-walc'h, andoniet e dibenn ar ragistorvez. *Sevenadur indoneziek* a zo bet graet anezi. Aspadennou stank diwar e lerc'h a vez kavet dre holl gorn gevred Azia, da lavarout eo dre Indez-Sina a-bez, betek an Himalaya ha Kreisteiz Sina, dreist-holl e-touez ar pobladou gouez pe warlerc'hiet a zo o chom war ar meneziou hag el lec'hiou distro. Ar penna traou o rei d'ar sevenadur indoneziek e liou dioutañ e-unan eo :

1° An tïez pevarc'hornek (savet gant bambouz, raoskl, deliou palmez) gwintet al leur anezo war beuliou a-us da c'horre an douar. Dre-holl o c'haver en Indonezia. En Indez-Sina e vez kejet outo betek ouz troad an Himalaya (74).

2° An tïez savet e-kreiz barrou ar gwez : e Soumbava ; gant al Louboued, e Sumatra ; gant ar Vandayaed (*Mandaya*), e Mindanao (75), h.a.

(73) Tad W. Schmidt, *Die Mon-Khmer Völker, eine Bindeglied zwischen Völkern Zentral Asiens und Austronesiens,* Braunschweig, 1906. Trôet eo bet e galleg ar pennad-se war *Bulletin de l'Ecole française d'Extrême-Orient,* Levrenn VII, 1907, p. 243 *et seq.*

(74) Walter Kaudern, *Results of the Author 's Expedition to Celebes* 1917-1920 : *I, Structures and Settlements in Central Celebes,* Göteborg, 1925 (renta-kont war *Anthr.* 1927, pp. 572-3) ; F. Lambrecht, *Ifugaw Villages and Houses,* war *Publications of the Catholic Anthropol. Conference,* Washington, I, niv. 1, ebrel 1929, pp. 117-41 (*Anthr.* 1929, pp. 347-8). H.a.

(75) Deniker, p. 559, n. 1 ; Montano, pp. 272-3, 283.



3° Ar c'hiz da sevel kendïez (pe dïez boutin), bras-meurbet a-wechou, o talvezout da annezlec'h da veur a dïegez war eun dro. Pep tïegez en deus e gombod e diabarz an ti. Eur c'hombod all ledanoc'h a dalv, war an noz, da hunlec'h d'ar baotred dizemez (diwar o dek vloaz), ha, war an deiz, da vodlec'h d'ar wazed. Ar plac'hed dizemez o deus a-wechou ivez eur c'hombod d'ezo o-unan er c'hendi. Er meusavet e pep kêriadenn eun hundi boutin etre an holl riadou n'emañ ket ar c'hendïez a-c'hiz ganto e vez baotred dizemez. Kendïez a vez kavet dre Indonezia a-bez, hag, en Indez-Sina, e tegouezer ganto betek er meneziou a zo etre ar Yun-nan hag an Assam (76).

4° An tatoua dre vrouda, e boaz c'hoaz gant an Dayaked, gant Igoroted Luzon, eneziz Seram, Timorlaout, Tenimber, h.a. En Indez-Sina, emañ an tatoua dre vrouda e boaz gant menezidi al Laos (77).

(76) E-touez ar Gioutseed, o chom war ar meneziou-se, o deus ar c'hendïez alïes 40 metrad hed ha 5 metrad uhelder. Hanterkant den a hell kavout bod enno, *Tour du monde,* 1897, I, p. 261 (skeudenn) ha p. 264 (danevell).

(77) Gwiskamant brôadel Indoneziz ha Maleziz, ken paotred, ken merc'hed, a zo anezañ eur pez mezer rodellet endro d'an diou groazell ha tremenet en o garbedenn, *kaïn* an ano anezañ, hag eur pez mezer all, anvet *sarong,* rodellet endro d'ar c'horf hag o tiskenn a-ziwar an dargreiz. Giz ar *sarong* a vije bet degaset eus an Indez. Ar merc'hed a wisk ouspenn ar *javat* pe c'houriz-elevez. Ar ouezidi o veva en argoad Mindanao n'o deus ken gwiskamant nemet eur bragou berr-berr (ne dap ket pep bragezenn anezañ izeloc'h eget an hanter-vorzed). Ne sav ket da goz marteze an doare gwiskamant-se en o zouez. Gweet e vez gant kouarc'h Manila pe *abaka,* anezañ neudennou gwezbananez gweüs (*Musa troglodytarum textoria*). Hogen ar gwez-se, war a lavarer, a zo bet ledet ar c'hounidegez anezo er Filipina gant ar Spagnoled war-dro ar bloaz 1830. An doare-gwiad diwar neudennou an abaka a zo warnañ lufrennou kemm-digemm ar seiz, dreist-holl pa vez bet lufret gant

5° An ober gant ar sifoc'hell (*soumitpan* e malezeg). Ar wareg a zo bet degaset a vaez-bro, pe eus an Indez (e Java, Bali), pe eus Melanezia (en enezennou gevred : Timor, Reter Florez) (78). Brudeta ha boazieta benveg-brezel Maleziz, *kris* e ano, anezañ eur gougleze damaskinet alïes, a zo bet ijinet e-kerz an istorvez, p'edo bet skoulmet an darempredou etre Malezia hag India. Kenta patrom ar c'hris a dleer da glask e gouglezeier indezek a-rumm gant kontillilaz Gourkaed an Nepal (*koukri, kora,* h.a., an anoiou anezo) (79).

6° Ar skoued prenn, hir ha striz, pevarc'hornek pe c'houec'hkornek, livet ha stipet, pe a vouchadou bleo-den, pe a enskantaduriou gwer-kregin (80).

7° Ar vag war gempouezerez (81).

8° An hemolc'hi klopennou, da heul an dournad kredennou-mañ : *a*) ez eo ar penn annezlec'h ene mab-den ; *b*) e talc'h an ene da chom er glopenn goude ar maro ; *k*) ez eus eur bras a c'halloud-hud en eur glopenn ; *d*) e talv ar galloud-se da vad an hini en deus trec'het ha dibennet perc'henn ar glopenn. Meur a vennad o deus Indoneziz ha Gevredaziadiz pa zibennont tud da gaout o c'hlopenn :

kregin, Montano, pp. 82, 111, 221. — Ar bragou, hir a-wechou hag o tiskenn betek an daou-ufern, a vez douget e lec'hiou all a Indonezia, e Java da skouer, hag en Ombae, J. Verne, *Histoire des Grands Voyages et des Grands Voyageurs,* levrenn III : *les Explorateurs du XIXe siècle,* 1887, pp. 73, 248 (skeudennou koz).

(78) Deniker, p. 559.

(79) M. Maindron, *L'Art indien,* p. 286.

(80) Deniker, pp. 317 (danevell), 319 (skeudenn 79).

(81) A. C. Haddon, *The Outriggers of Indonesian Canoes,* war *Journal of the Royal Anthropological Institute of Great Britain and Ireland,* 1920 ; *Anthr.* 1921, p. 585.



*a*) darbar a vevelien an-unan er bed all ; *b*) kaout er bed-mañ arc'houereed-gwarez en-dro da draou an an-unan ; *k*) lakaat an eost da zont da vat (82) ; *d*) ober profou d'an anaon ; *e*) tenna war an-unan bri a-berz an holl (83) pe c'hrad-vat unan bennak (84). Ar c'hlopennou a vez miret gant evez. Eun doare keheladur a vez douget d'ezo : profou boued ha died o devez ; korollet e vez dirazo. Dayaked Vorneo o c'haera aketus dre engravi warno tresaduriou, anezo peurliesa bleñchou glasvez linennekaet (85). Giziou heñvel ouz ar re meneget an dilinennad-mañ, hag o tinaoui moarvat eus an hevelep kredennou, a zo bet gant meur a bobl a Europa e dibenn nevez-varevez ar maen hag e derou oadvez ar metalou.

(82) E-touez ar Wahed, o veva war meneziou Birmania, he deus pep kêriadenn ezomm eus eur glopenn fresk bep bloaz d'an nevez-hañv, pe anez ne deufe ket da vat an eost, hag e c'hoarvezfe reuziou all. ouspenn.

(83) Ar paotr en deus trouc'het tri-ugent penn a vez graet anezañ *bagani* gant argoadiz Mindanao. *Bagani* a dalv, dre reiz-ster, kement ha « lazer », hogen « kadarniad » eo a venn da lavarout ar yezerien pa reont gant ar ger-se, Montano, pp. 283-4.

(84) E-touez Nagaed ar Manipour, e nac'h ar merc'hed dimezi gant eur paotr n'en deus ket trouc'het eur penn da vihana.

(85) Gwelout ar skeudennou 84, 108 ha 109 war levr A. de Quatrefages, *Hom. fos. et hom. sauv.* — Franz Heger, *Schädelkultus der Dayak und anderer Stämme des malaiischen archipels,* war *Mittheilungen der anthropologische Gesellschaft in Wien,* Levrenn 47, 1917, R. Heine-Geldern, *Kopfjagd und Menschenopfer in Assam und Birma, und ihre Austrahlungen nach Vorderindien,* id. (*Anthr.* 1921, pp. 389-90) ; J.H. Hutton, *Divided and Decorated Heads as Trophies (Assam),* war *Man,* XXII, 1922, pp. 113-4 (teir skeudenn) ; *The Significance of Head-Hunting in Assam,* war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* 1928, LVIII, pp. 399-408 (*Anthr.* 1929, p. 198).

9° An ober gant ar bigell el labour-douar. Diwezat en istorvez eo aet Indoneziz da arerien, hag a rummadou nemetken, diouz skouer ha kentel an diavaezourien, pa voe bet degaset gant ar re-mañ en enezeg ejened doñv. An arar ma ra gantañ koueriaded ar Filipina a zo dirod hag eus an distera (86). Kosa sevenadur indoneziek, koulz ha sevenadur ar poblou raksinaek a Vro-Sina, a zo arouezennet anat dre an ezvezañs eus ar rod ha dre an diouer a loened-sugell hag a loened-varc'hegez. Ar c'harr hag ar marc'h, marc'h-dibr pe marc'h-tenn, a zo deuet en Indonezia eus India evel an arar (87).

10° An hada mell. Ar mell (*Panicum miliaceum, P. italicum*) a veze gounezet gwechall-goz gant Indoneziz holl (88). N'eus ken bremañ nemet eun nebeud meuriadou Dayaked warlerc'hiet o veva e Borneo, Alfouroued Bourou hag eneziz Timor a gement hen gounez c'hoaz. Er peb all eus Indonezia ar mell a

(86) A. Marche, *Voyage aux Philippines*, 1887, p. 83 (skeudenn) ; H. Turot ; *La Guerre aux Philippines*, war *T. du M.* 1900, I, p. 117 (sk.). Ar goueriaded-se, o veva en enez Luzon, a zo anezo Tagaled pe Vikoled, an diou bobl sevenet eus ar Filipina.

(87) Ar c'hirri sterniet a vualed e boaz gant koueriaded Luzon e dibenn ar c'hantved diweza a oa diaoz a-walc'h ha diemprou o rodou, A. Marche, p. 143 (sk.). Meuriadou gouez pe ziseven e Mindanao, e Soulou, e Borneo, h.a. a zo deuet hag e savont kezeg eus ar gwella. Er meuriadou-se, e pign war varc'h an holl : paotred, merc'hed ha bugale. Marc'hegerien dister a vije anezo koulskoude peurliesa, gouez da Vontano (pp. 216-8), evito da veza brudet gant arvoriz evel tudkezeg.

(88) Bet eo eus ar mell ar blantenn gounezet gant holl bigellerien nevez-varevez ar maen, en Azia kerkouls hag en Europa. Manet eo betek hon amzer penna boued an Durked.



zo bet kemeret e lec'h gant ar riz degaset a vaez-bro (India, Indez-Sina ha Sina) (89).

11° Ar maga moc'h, kon ha yer.

Loen doñv all ebet, nemet an teir gouenn-loenedse, n'oa anavezet gant Indoneziz kent derou an istorvez. Ne voe biskoaz Indonezia, nag Indez-Sina kennebeut, eur greizenn virvidik da gas war well an dioueza hag an damesaat loened. War-eeun dre vor eus an Indez, ha da vare hen-amzer an istorvez, ez eo bet degaset di ar marc'h, ar bual, an ejen torgennek pe ejen indezek (*Bos indicus*), hag ar boaz da baka ar menned olifant gouez evit o doñvaat (90). Eus an Indez, dre hent Indez-Sina, e voe degaset ar moc'h, nemet kalz abretoc'h e c'hoarvezas kement-mañ (91). Evit ar c'hilhog hag ar yar,

(89) En Europa, Gresianed an Hen-amzer a zo deuet anaoudek eus ar riz dre hantererez Persiz. A ouenn iranek eo ar ger gregach *orudza* « riz ». Diwar-benn ano ar riz, lenn ar pennad embannet gant J. Bloch war *Etudes asiatiques publiées à l'occasion du 25e anniversaire de l'Ecole française d'Extrême-Orient*, 1925.

(90) Diwar-benn ar buorziou pe graaliou olifanted en Indez-Sina, dreist-holl hini Ayouthia, er Siam, lenn Mouhot, pp. 258-62 ; A. Poskin, *Une capture d'éléphants au kraal d'Agoutkia*, war *T. du M.* 1903, II, pp. 457-68.

(91) An desevel-moc'h a zo bet pleustret warnañ gant nevez-oadvezidi ar maen en Indez-Sina, e Sina, er Japan hag e Mongolia, R. Vaufrey, war *Anthr.* 1929, p. 494, o venega O. Menghin, *Zur Steinzeit Ostasiens*. En Europa, diwar dibenn nevez-varevez ar maen eo e kaver eskern-moc'h e-touez relegou al loened desavet gant kêriadenniz-war-zour Helvetia. Kenta moc'h doñv maget ganto e voe ar ouenn verrventek anvet gouenn an taouarc'hegi (*Sus scrofa palustris*), kar-nes da ouenn ar C'hreisteiz (*S.s. meridionalis*) a bad c'hoaz bremañ en enezenn Sardinia, ha da ouenn an Indez (*S. cristatus*). Diwezatoc'h en em daoljont da sevel moc'h mentekoc'h diwar ouenn ouez ar vro, Déchelette, *Manuel*, I, p. 341 ; Zaborowski, *Peuples aryens*, pp. 397-9.

loened-bro e Malezia hag en Indez-Sina ez int kerkoulz hag en India, ha stank ar gouennou gouez diwarno en holl vroiou-se (92). Gant-se e hellas o c'hemerout da evned-porz broïz Malezia hag Indez-Sina anezo o-unan, hep mont diouz skouer Indeziz. Pe da vare, ne c'houzer ket da vat. Eun dra hepken a zo diarvar. Deuet eo moc'h ha yer da veza loened-ti en Indonezia e-pad nevez-varevez ar maen, da lavarout eo eur wech aet kuit eus an enezeg gourdadou Aostraliz ha Tasmaniz, pa n'eus bet biskoaz gant ar re-mañ loen doñv ebet nemet ar c'hi *dingo*, hemañ diwar gouenn bleizi hanternoz ar bed ha neket diwar gouenn aourgon ar C'hreisteiz (93).

Ar c'higi a zo bet degaset e Bro-Sina war-dro ar bloaz 1400 kent H.S., hervez an hen-skridou sinaek. Diwezatoc'h, war a hañval, ha dre hantererez Persiz ha Mediz, eo e teujont d'en em skigna e broiou ar c'hornog, Eurazia hag Eurafrika. N'eus

(92) Hep en em astenn amañ war ar gouennou peuz-dibaot (*Gallus Temmincki, G. aeneus, G. giganteus*), e livirimp eur geriennou bennak a-zivout ar peder gouenn vras a gigi gouez o veva e koadou meneziek Azia ar C'hreisteiz ha Malezia : 1° Kog Bankiva (*Gallus Bankiva, G. ferrugineus*) en Hanternoz a India (betek ar Sind, diouz tu ar c'hornog, ha betek eun uhelder a 4.000 metrad war aradennad menez Himalaya en hanternoz), en Indez-Sina, er Filipina, en inizi ar Sound betek Timor er reter ; 2° Kog Stanley (*G. Stanley, G. lineatus*), en enez Selan ; 3° Kog Java (*G. furcatus*) ; 4° Kog Sonnerat (*G. Sonnerati*) anvet *Katukoli* gant Indeziz. Eus ar peder gouenn gigi-se, n'eus nemet Kog Bankiva hag a heller da ziouеza da vat. Eus hemañ, war a greder, e vije diskennet an holl ouennou kigi-porz a zo bremañ dre ar bed, E. Périer, *La Vie des Animaux illustrée*, Levrenn IV, 1904, *Oiseaux* gant J. Salmon, pp. 100-3.

(93) F. Wood-Jones, *The status of the Dingo*, Adelaïd, 1921 ; renta-kont war *Anthr.* 1922, pp. 546-7.



roud ebet anezo er relegennou a zilerc'h al loened maget gant kêriadenniz-war-zour Kreiz Europa e-pad nevez-varevez ar maen hag oadvez ar c'houevr. Aner e ve klask o skeudenn en izelvosou hag el livaduriou diwar dourn Ejiptiz an hena remziadou Faraoned. Skeudennet ez int da genta war grannsiellou babilonek eus ar VII$^{vet}$ kantved kent H.S. ha war vez an Harpiezed e Lukia (Azia-Vihana), savet war-dro ar bloaz 600 kent H.S. (94). En Ejipt ez eo ret gortoz maensavaduriou an oadvez hellenadek da welout skeudenn ar c'hilhog hag ar yar : war vez Petosiris, savet e-kichen Hermopolis Magna er IV$^{vet}$ kantved kent H.S., ez eus, e-touez ar proferezed, unan o terc'hel etre he daouarn eur c'hilhog. Arvarus eo ar c'henta meneg graet eus ar c'hog hag ar yar gant Hen-amzeriz (95). N'int ket meneget e levriou an Testamant Koz. Ano anezo a zeu gant Theognis (VI$^{vet}$ kantved kent H.S.) hag Aristophanês (V$^{vet}$ kantved). Hemañ a ra « evn persiek » eus ar c'hilhog (96), ha, pa dro da gomz eus ar yar, e c'houlenn outañ e-unan « penaos, ha hi Medez, he deus gallet dinijal betek amañ hep kañval » (97).

(94) War mouneiziou Lukia, diwezatoc'h, e weler skeudennou kilheien. A-driou e vez bodet an evned-se war ar peziou-mouneiz, e doare da stumma eun triskel. Gwelout *Rev. archéol.* 1902, I, p. 384 (sk.).

(95) En eur pennad mac'hagnet-meurbet eus enskrivadurioù-istor Thoutmes III, dezrevellet ennañ an traezou degaset endro eus Azia gant ar Faraon-se goude e eizvet argadenn, emañ ano eus « daou evn dianav o tozvi bemdeiz ». Kredi a raer ez eus kont amañ eus yer, nemet eur martezead n'eo ken, F. Hartmann, *L'agriculture dans l'ancienne Egypte*, 1923, p. 203.

(96) *An Evned*, gwerz. 483.

(97) Ibid. gwerz. 278.

Gant ar skrivagnerien c'hresian e teuomp da c'houzout e c'hoarie ar yar eur bras a roll e kredenn Zoroastros er VII$^{\text{vet}}$-VI$^{\text{vet}}$ kantved kent H.S. (98). E Su-Arabia er c'hontrol, zoken en amzer ma skrive Strabon (dibenn ar I$^{\text{a}}$ kantved kent H.S.), edo dianav c'hoaz ar yar pa lavar fraez an douaroniourse na oa « e-touez an niver a chatal maget er vro, na kezeg, na muled, na moc'h, *na yer*, na gwazi » (99).

Gwirheñvel e heller gant-se lakaat d'ar VI$^{\text{vet}}$ kantved kent H.S. ar mare ma teraouas ar c'hog hag ar yar en em leda da vat dre Europa. Er c'henta kantved kent H.S. edont degouezet e broiou ar C'hornog-Pella, pe gavas Julius Kaezar yer en enez-Vreiz (100). War an enskrivaduriou savet diwezatoc'h gant Kelted an Douar-bras, e weler ano hengeltiek ar c'hilhog, *Kalliakos*, ha hini ar yar, *Iarilla* « yarig », aet da anoiou divoutin a baotred hag a verc'hed (101).

(98) A-zivout an amzeriad-mañ, lenn A. Meillet, *Trois conférences sur les Gatha de l'Avesta*, 1925, pp. 21-6. — E kredenn ar Yezidïed-vremañ (anezo eur boblad-tud ankristen hag anvuzulmek o veva e Mezopotamia-Uhela hag er C'hurdistan-etre) e vez graet *Melek Taous* eus an Droug-ael (Chetan pe Satan). Darn a dro *Melek Taous* dre « ar Roue-Kilhog » (keñveria an turkeg *taouk, tawuk* « yer »), darn all dre « ar Roue-Paun » (keñveria an hen-c'hresieg — a ouenn anatoliek — **tawos, taos* « paun »). Bez' ez eus e kredenn ar Yezidïed, e-kichen amprestadennou stank ouz ar judaadegez, ar gristeniez hag an Islam, aspadennou eus ar c'hredennou pagan a oa o ren e Kornog Azia e-pad an Hen-amzer. Diazezet war diouelfennelez ar bed eo o c'hredenn, da skouer, evel m'edo kredenn hen-Bersiz, J. Menant, *Les Yezidis*, Paris, 1892 ; M. von Oppenheim, *Vom Mittelmeer zum Persischen Golf*, II, Berlin, 1900 (ha war *T. du M.* 1900, II, p. 608).

(99) Geôgraphika, XVI, 4, 2.

(100) *Commentarii de bello gallico*, V. 11.

(101) A. Holder, *Altkeltischer Sprachschatz.*



E-touez Europiz evel e-touez Mediz ha Persiz e voe graet gant ar c'hog hag ar yar el lidou-kredenn. Tud Phaestos, en enez Kret, a gehelas, abret a-walc'h en hen-amzer an istorvez, eun doue-kilhog, Welc'hanos e ano, a zeuas da veza Zeus Welc'hanios, da vare an denheñvelaat an doueed (102). Glannidi ar Mor Kreizdouarek a gredas pell en eur mell kog burzudus, anvet *hippalektruon* « marc'h-kilhog » gant ar C'hresianed, a dalveze da jao da zoueed yaouank (103). Ar yer a veze maget gant

(102) Keñveria an ano-doue *Volcanus*, amprestet gant ar Romaned digant an Etrusked a skrive anezañ *Velc'hanes*, *Rev. de l'Hist. des Religions*, 1913, p. 71. A hellfe beza, evel ma 'z eo bet goulakaet gant darn (da heul kehelidigez ar c'hilhog e Phaestos) e vije bet degaset a-hiniennou kigi e broiou-zo a Europa kalz abretoc'h eget ar VI$^{\text{vet}}$ kantved kent H.S. Heñvel a c'hoarvezas, da vihana, gant ar paun, evn genidik a India evel ar c'hilhog. Pa voe degaset pauned en Athena er V$^{\text{vet}}$ kantved kent H.S., e lakeas ar gwel anezo estlamm e-touez kêriz. Ha koulskoude Kretiz ar rannoadvez minoat, eun dek kantved abretoc'h, o doa, moarvat, eun anaoudegez bennak eus an evn-se, p'o deus skeudennet e blu war livaduriou-moger palez Knossos, R. Dussaud, *Civilisations préhelleniques*, eil mouladur, p. 11. A-zivout degasidigez ar paun e Babilonia hag en Azia-Vihana, lenn : W. M. Ramsay, *Notes anatoliennes : Paunalla*, war *Rev. archéol.* 1923, I, pp. 237-40 ; S. Lévi, *Autour du Baverujataka*, war *Annuaire de l'Ecole pratique des Hautes-Etudes*, 1913-1914 ; L. de la Vallée-Poussin, *L'Inde jusque vers 300 avant J.-C.*, 1924, p. 93 ; J. Bloch, war Meillet ha Cohen, p. 350.

(103) Kaezoureg yaouank a-c'haoliad war eur c'hilhog (plad diwar dourn Epiktetos, VI$^{\text{vet}}$ kantved kent H. S.) ; an doue Men a-c'haoliad war eur c'hog (izelvos a Attika, IV$^{\text{vet}}$ kantved) ; bugel-doue a-c'haoliad war eur c'hog (priboazadur a Greisteiz Rusia), h.a. *Rev. des ét. anc.* 1904, p. 30 Ar c'hog-marc'h a zo padet da veva betek hon Amzer en eur rimastell-vugale a Vro-Saoz :

*ride a cock-horse*
*to Banbury cross.*

enez-Vreiziz, a dremene hep o debri, a oa anezo hep mar ebet evned sakr evel ar yer a rae ar Romaned ganto en divinouriez (104). Gant Edda Skandinaviz, kalz diwezatoc'h, e teu ano eus tri c'hog marzus : unan, ruz e liou, o kana en diaz, en Ifern ; an eil « er c'hoad evnedek » war varr an douar-mañ ; an trede war-laez, e-touez doueed an neñv (105).

Ar bual doñv (*Bubalus vulgaris*) hag an ejen torgennek pe ejen indezat (*Bos indicus*) a zo bet degaset o-daou en Indonezia eus an Indez, war a c'houlakaer. Doñvaet e vefe bet an ejen indezat er Bengal da genta, war a lavarer, ha da goz e tle sevel an doñva-se pa na gaver ken an ejen ez gouez er vro (106). Evit ar bual doñv (107), e gavout a raed er-maez eus India, e Persia, kerkent ha grez Aleksandros-Veur (IVvet kantved kent H.S.) M'en em ledas ac'hano etrezek ar c'hornog ha tizout Europa ar C'hreisteiz e derou ar Grenn-amzer (VIvet kantved goude H.S.) Bual doñv Indonezia, anvet *kerabao*, a hañval beza e orin er bualed eus an Indez. Ar bualed gouez, peurheñvel e pep poent ouz ar re zoñv, a zo o veva e koadou bras ha war meneziou uhel meur a zouar en enezeg, a

(104) S. Reinach, *Cultes, Mythes et Religions*, I, pp. 30, 51 ; Ch. Renel, *Les religions de la Gaule avant le christianisme*, 1906, pp. 203-4.

(105) Anderson, *Mythol. scand.* 1886, 275. An Edda a zo bet lakaet dre skrid diwezat a-walc'h er Grenn-amzer.

(106) An oc'hen indezek gouez o veva e lec'hiennou-zo a India a vez tremenet d'ezo da andon ejened doñv dianket. Peurheñvel ez int ouz ar re-mañ dre o holl stummadou-korf.

(107) Ar bual gouez eo ar menteka, ar c'hreñva hag ar c'haloneka eus an holl oc'hen gouez a vremañ. Daou vetrad tregont santimetrad a uhelder eo en e skoaz, ha tri metrad hanter kant santimetrad a hed. E-ser gant an tigr, ez eus anezañ ar risklusa loen da hemolc'hi a vez e koadou an Indez.



lavarer beza diwar bualed doñv dianket. Ar bualed doñv a zo ker fero hag ar re ouez, p'o devez d'ober gant tud ha n'int ket o mistri. Muioc'h a dud a lazont er Filipina eget an naered hag ar gourglazarded (108).

Diou ouenn-oc'hen nemetken a heller lakaat diarvar an doñvidigez anezo war poblou Gevred Azia hag Indonezia : an ejen sondaat (*Bos sondaïcus*) hag an ejen talek (*B. frontalis*).

An ejen sondaat (*banteng* e ano en Insulindez) a gaver ez gouez war ar meneziou er reter da Dchitagong (pe Islamabad), en Arrakan, er Pegou, er Siam, e Malaka, ha war meneziou koadek Borneo, Java, Bali ha Sumatra. Doñvaet eo bet gant Javaïz e-doug an istorvez.

An ejen talek pe ejen ar janglennou (109), o kantren a vagadou e gouelec'hiou glasvezus an Indez en tu-hont d'ar Ganga (110), a vez diouezet gant meuriadou-zo eus ar vro-se, en o zouez ar Goukïed (*Kouki*), o chom e Birmania. Miret e vez er c'hêriadennou evit e gig hag e groc'hen nemetken, rak e nep lec'h n'e lakaer da labourat, hag an darnvuia eus ar meuriadou, biou talek en o c'herz, n'evont ket zoken al laez anezo. O lezel a raer da gantren er

(108) Montano, p. 235.

(109) Da zigemma eo an ejen talek diouz an ejen gaour (*Bos gaurus*). Hemañ, unan eus ar menteka e-touez an ejened bremañ (1 m. 80 a uhelder en e skoaz) a vez kavet ez gouez en Indez hag e darn eus Indez-Siina (Assam, Birmania, Malaka), er c'hoadou ha war an tachennou dindan hir-c'heot, en amezegiez ar meneziou uhel. An ejen talek hag an ejen gaour a zo bet alïes drouk-kemeret an eil evit egile.

(110) *India en tu-hont d'ar Ganga*, diouz doare-lavar Henamzeriz, a vez graet a-wechou eus Indez Sina, dreist-holl eus ar c'hevrennou anezi nesa d'an Indez. An Indez Pella a vez lavaret anezi ivez.

c'hoadou e-pad an deiz. Da noz, anezo o-unan e tistrôont d'ar gêriadenn. Kement e teuont d'en em ober ouz houmañ ma layarer e rank kêriadenniz, pa ziannezont, tangwalla o c'hêr : anez-se e tistroje an oc'hen d'he c'haout (111).

An hemolc'herez pennou ha giziou all evel an debri-tud (112) hag al laza-bugale (113) o deus

(111) E. Perrier, *op. cit. Mammifères* gant A. Ménégaux, II, pp. 320-1 ; A. E. Brehm, *Merveilles de la nature : les Mammifères*, II, pp. 660-2 (eus an droïdigez c'hallek gant Z. Gerbe). A-zivout kudennou an dioueza hag an doñva er ragistorvez, lenn : A. Nowacki, *Jagd oder Ackerbau ?* 1885 ; E. Hahn, *Die Haustiere und ihre Beziehungen zur Wirtschaft des Mensches, eine geographische Skizze*, Leipzig, 1896 ; *Demeter und Baubo*, Lübeck, 1896 ; V. Hehn, *Kulturpflanzen und Haustiere in ihrem Uebergänge aus Asien nach Griechenland und Italien, sowie in das übrige Europa*, eizvet mouladur, Berlin, 1911 ; O. Schrader, *Die Auschauungen V. Hehns von der Herkunft unseren Kulturpflanzen und Haustiere im Lichte neuerer Forschung*, Berlin 1912, Keñveria L. Febvre ha L. Bataillon, *op. cit.* pp. 291-5.

(112) E boaz en eun nebeut meuriadou hepken (Battaked e Sumatra, Dayaked e Borneo).

(113) E-touez Indoneziz, emañ ar c'hiz laza kerkent ha ganet kement bugel o tenna da hini pe hini eus an eiz rummad-mañ : 1° ar vugale sioc'han, blinik, klañvidik, nammet, moñs ; 2° ar vugale vastard ; 3° ar vugale avoultr (pe ziskredet da veza avoultr gant an ozac'h) ; 4° ar vugale d'ezo henaourien re stank ; 5° ar vugale n'int ket eus ar reiz c'hoantaet gant o c'herent ; 6° ar vugale m'eo aet re war an oad o zad hag o mamm ; 7° ar vugale a ziougan fall — war a greder —, ar gevelien, da skouer, dreist-holl pa vezont a reiz zisheñvel : paotr ha plac'h ; 8° ar vugale a greder beza ganet diwar paradur o mamm gant eun drouk-spered. War o c'herent e vez en em zizober diouto e giz pe c'hiz. Hervez Indoneziz n'eo ket pec'hi pe veza dinatur ober diouz ar c'hiz-se. Ar bugel nevez-c'hanet, pa n'en deus ket bet c'hoaz e ano, pa n'eo ket bet degemeret c'hoaz da ezel er c'hevredad, a zo a-vec'h eun den, gouez d'ezo. N'eus anaoudegez ebet ennañ nag eus ar vuhez nag eus ar maro. E vad d'ezañ e-unan kerkouls ha mad ar meuriad a-bez



lakaet skrivagnerien-zo da zismega kalz Indoneziz. Hogen arabat eo emleuskel da regreski siou fall ar vrôad-tud-se ha tremen hep gwelout he ferziou mat. Pegen izel bennak e vefe e meur a hent ar stad a varbarelez ma veve enni Dayaked argoad Borneo, da skouer, e helle ar bazennad sevenadur diraezet ganto kent donedigez Europiz beza lakaet e meur a genver skoaz-ouz-skoaz gant stad poblou hanternoz pe greiz Europa e derou oadvez an houarn (1000-500 kent H.S.) Gouzout a raent kenwerza, gounit douar, gwea a bep seurt danvez, dizouara metalou, o labourat a zoare, oberia dir ha gofelia gantañ kerkoulz armou hag ar re a zeue diwar dourn Maleziz an aod, Indeziz pe Sinaïz (114). A-hend-all, al listri-mor war gempouezerez, ijinet gant Indoneziz pell kent an amzer ma teuas da efedi warno sevenadur India, a zo eur gavadenn eus ar poelleka, eur bouezus a gavadenn zoken, p'he deus rôet tu da zarn diouto da dreiza rannvoriou ledan, d'en em astenn a enezenn da enezenn etrezek ar Sav-heol a-dreuz d'ar Meurvor Habask betek mont da duda ar pella enezennou

a c'houlenn ma vo lamet digantañ e vuhez pa n'oufe nemet beza reuzius d'ezañ ha d'ar re all en abeg da wall blegennou e c'hanedigez. Al laza bugale gouezel, diwar an hevelep abegou hag e-touez Indoneziz, a zo bet dre ar bed holl kent an emleda eus al lezenn gristen. Ne vez ket graet alïesoc'h dioutañ en Indonezia eget er broiou all m'emañ c'hoaz e boaz, Kleiweg de Zwaan, *Kindermoord in den Indischen Archipel*, war *Menschen Maatschappij*, niv. 1, mae 1925 (renta-kont gant G. H. Luquet, war *Anthr.* 1927, pp. 203-4).

(114) Domény de Rienzi, *Océanie ou cinquième partie du Monde, revue géographique et ethnographique de la Malaisie, de la Micronésie, de la Polynésie et de la Mélanésie*, I, 1836, p. 258 ; De Quatrefages, *op. cit.* pp. 151-3.

anezañ (115). Kenta kavadennourien douarou-nevez a gredas en em avanturi pell-pell war an dounvor, du-hont, eo bet Indoneziz. Bez' ez eus bet anezo hena trevadennourien Mikronezia ha Polunezia. Ha ganto, moarvat, e voe degaset d'an dugroc'heneien vorianheñvel a-skign dre enezennou Papouazia ha Melanezia, a-gevret gant ar yez indoneziek, darn eus an hadennou a sevenadurez a oa e kerz ar re-mañ pa voent gweladennet evit ar wech kenta gant Europiz : ar maga moc'h, kon ha yer ; ar sevel tïez war beuliou ha kendïez bras (100 metrad hed a-wechou), h.a. (116).

(115) Enez Pask (3.700 kilometrad diouz aod Su-Amerika) eo an enezenn pella diraezet gant Indoneziz er Mor Habask. N'o doa ket tizet ar strollad-enezennou Galapagos (anvet gwechall an Enezennou Chordet gant Europiz), kalz tostoc'h da aod Amerika (mil kilometrad etrezo). Didud e oa an enezeg-se pa zouaras enni Europiz evit ar wech kenta. War he divout, lenn Alan Gerbault, *A la poursuite du soleil* (*journal de bord*), $82^{vet}$ mouladur, 1929, pp. 69-97.

(116) A-zivout anoiou, doareou-beva, giziou, lezennou, kredennou, micheriou, ijinerezou, skiantou, arzou ha lennegez ar poblou indoneziek, lenn : B. F. Matthes, *Bijdragen tot de Ethnologie van Zuid-Celebes*, Gravenhage, 1875 ; G. K. Niemann, *De Boegineezen en Makassaren*, war *Bijdragen tot de Taal-, Land-, en Volkenkunde van Nederlandsch Indie*, XXXVIII, 1889 ; H. Zondervan ; *Timor en de Timoreezen*, war *Tijdschrift van het Nederlandsch Aardrijkskundig Genootschap*, eil rummad, V, 1888 ; Tromp, *De Rambai en Sebroeang Dajaks*, war *Tijdschrift voor Indische Taal-, Land-, en Volkenkunde* XXV ; Von Bremer, *Besuch bei den Kannibalen Sumatras*, Wurzburg, 1894; C. Hose ha W. Mac Dougall, *The Pagan Tribes of Borneo*, 1912; H. Ling Roth, *The Natives of Sarawak and British North Borneo*, London, 1896 ; D. C. Worcester, *The Non-Christian Tribes of Northern Luzon* (mouladur distag ; diwar *The Philippine Journal of Science*, Levrenn I, niv. 8) ; R. F. Barton, *Ifugao Law* (*University of California Publications*), 1919 ; A. E. Jenks, *The Bontoc-Igorot*, Manila, 1905 (embannet gant *The U. S.*



# Mikronezia ha Polunezia

Mikronezia ha Polunezia ne dint nemet eur bruzunadur enezennou bihan a-strew er Mor Bras Habask. Diouz an orin anezo ha doare an douarou aet d'o stumma e ranner an enezennou-se etre daou rummad :

1° An enezennou tanveneziek, tornaodet-serz en o arvor, torgennek en o argoad ; mein dislonket (bazalt, trac'hit, tuf, lava) oc'h ober ar frammadrec'hell anezo. Eus ar seurd-se eo an enezennou Marianna ha hiniennou eus an enezennou Pelao ha Karolina e Mikronezia, Hawaï, Tahiti, Markizez, enez Pask, h.a., e Polunezia.

2° An enezennou madreporek (pe gouralek), kalz niverusoc'h eget ar re genta, izel-meurbet ha kompez barr an douar warno, hogos a-rez gant live ar mor ar gorread anezo. Savet eo bet ar re-mañ gant gouennou

*Ethnological Survey*) ; F. E. Cole, *The Wild Tribes of the Davao District, Mindanao* (*The R. F. Cummings Philippine Expedition*), embannet gant ar *Field Museum of Natural History, Anthropological Series*, Lev. XIII, niv. 2 ; *The Tinguian, Social, Religions and Economic Life of a Philippine Tribe, with a Chapter on Music*, Chicago, 1922 ; Kruijt, *Het animism in den Indischen Archipel*, Gravenhage, 1906 ; R. Moss, *The Life after Death in Oceania and the Malay Archipelago*, 1925 ; J. Perham, *Sea-Dayak Religion*, war *Journal of the Straits Branch of the Royal Asiatic Society*, niv. 10, miz kerzu 1882 ; W. W. Skeat, *Malay Magic, being an Introduction to the Folkore and Popular Religion of the Malay Peninsula*, London, 1900 ; A. Marre, *De l'Arithmétique dans l'Archipel indien*, Roma, 1874; *Sourat Per Oupama an Malayou : le Livre des Proverbes malais*, 1889 ; Daniel Réal, *Les Batiks de Java*, 1924. H. a.

plantviled a raer anezo morlinad razus, kouraleged pe lïesvarreged saverien-kouralegi (1).

Al lïesvarreged n'int ket evit beva ha maga raz nemet er moriou tomm, e-lec'h na ziskenn nepred derez-tommder an dour (muzuliet diouz ar gwrezverker kantderezek), e-kerz miz yena ar bloaz, a-is d'an derezenn ugentvet a-us d'an o gwan. An dour ouspenn a rank beza boull ha glan, kuit a bep lizadur, ha ne dle ket ar strad beza izeloc'h eget 40 metrad diouz gorre ar mor, o veza ma rank al lïesvarreged kaout goulou an heol da veva. E kement lec'h m'en em gav a-gevret an holl zegouezennou-se, pe e vije er riblennad-dour o kelc'hia an enezennou tanveneziek pe e kevrennou dizoun ar c'heinvor, e teu lïesvarreged da ober o annez ha da stumma an doare skosellou maen-raz a anver madreporennou. Ar madreporennou-ze, dre genpega an eil ouz eben, a ya da ober er mor barrennou hir a vez graet anezo madreporegi pe gouralegi. E-harz aod an enezennou tanveneziek e reont ar pez a anver *skosellou-bevenn* pe *harz-aod*. Er c'heinvor, el lec'hiou m'eo uhel ar strad ha tanav ar gwiskad-dour warnañ, e teuont dre hir-amzer da stumma gwir enezennou a zo bet lakaet d'ezo an ano a *atoll* (2). Kement atoll a zo e kevrennou-trovan ar Mor Habask a zo d'ezañ da sichenn eun uhelenn dindanvor n'eo ket al lein anezi izeloc'h eget 40 metrad diouz barr ar mor.

(1) Ne vez ket atao gant al lïesvarreged ar stumm a wezigou en deus talvezet d'ezo o ano dre vras. Eilouennou diouto a zo damheñvel ouz boulou pe ouz ferennou. Boulaoueged ha feraoueged a raer anezo en abeg da se.

(2) An atoll a zo peurliesa en e greiz eul lennad pe eul lagennad dour-sall, digor ouz ar mor bras dre eur mulgul pe dre veur a hini.



Kreskañs ar skosellou kouralek a zo war-bouez 1 milimetrad pe 2 vilimetrad dre vloaz (3). Seul donnskôetoc'h ar madreporennou, seul vuanoc'h e kreskont ha seul galetoc'h e vezont. Setu penaos e teu tu diavaez ar madreporegi (da lavarout eo an tu anezo tro ouz ar maez, ouz an dounvor) da ober evel eur wir voger-wareg d'an aod, ma teu d'en em derri outi kounnar ar gwagennou e-pad ar barradou-amzer. O sikour al lïesvarreged war o labour sevel skosellou maen-raz, ez eus blodviled bihan razus anvet manviled, dourviled kar d'ar morgaol, ha gouennou bezin razus.

Hervez meno an naturour breizveurat Darwin, en deus studiet, heñ da genta ha war al lec'h end-eeun, labour al lïesvarreged saverien-kouralegi, e vije bet gwechall eus an uhelennou dindanvorek, a dalv da ziazez d'ar madreporegi, douarou divoret, aet abaoe a-is da c'horre ar mor da heul fiñvadennou pouez-traoñ gorrek-meurbet pe koazadennou trumm e pluskenn-vaen an Douar. Er c'hiz-se e hellfe beza en em gavet en eul lec'hiennou bennak. Peurliesa avat ar c'hontrol eo a hañval beza c'hoarvezet. Ar soundaduriou graet er mor, tro-war-dro da enezegi Polunezia, o deus diskuilhet ez eus gant an enezegi-se peb a sichenn dindanvor oc'h en em leda en dour etre gwalarn ha mervent. Ar sichennou-se a ra kenrezadou

(3) En dounderiou bras, e-lec'h n'eo ket al lïesvarreged evit beva ha maga raz, e teu koulskoude d'en em stumma ouz ar strad, dre hir-amzer, gweleadou bras a lec'hid razek pe gailhastrek da heul ar grounnadur eno, a vilviliadou, eus relegennou kentviled bihan-bihan anvet toullaoueged, pellennaoueged, skinaoueged. Kalz gorrekoc'h eo kreskañs an doare gouelezennaduriou-se eget hini ar madreporegi. Hen lakaat a raer war-bouez daou vilimetrad pe dri en eur ober mil vloaz.

skoaz-ouz-skoaz, ha c'houec'h rezad a zo bet niveret lerc'h-ouz-lerc'h eus an enezennou Tonga d'an enezennou Markizez (4). Etre pep rezad, dounderiou bras ma tiskenn ar sounderez enno betek 4000 metrad kent kavout ar goueled. Ar stumm-se eus al leurenn-strad a laka anat hon eus d'ober amañ gant roufennadurioù o tont er bluskenn-vaen da heul ar strisaat anezi. Lakaet diarvar eo kement-se dre ar madreporegi divoret, gorrôet betek 40, 150 hag a-wechou 270 metrad a-us da c'horre ar mor, a weler en enezennou Viti (5) ha Salaün. Ar madreporegi-se, en o led gwiskad-war-wiskad ha d'ezo a-wechou 40 metrad teoder, a zo harp o strad-diazez war dolzennadou rec'hell tanveneziek (6).

Gant-se, ar pep brasa eus ar strolladou-enezennou bihan ledet dre ar Mor Habask, pell diouz beza aspadennou eus douarou beuzet, a zo en eneb rakdiouganou eus douarou o tiveuzi.

Disheñvel a-grenn e meur a geñver eo Mikronezia ha Polunezia diouz Indonezia. En Indonezia e kavomp dastumet klos a-walc'h an eil e-kichen eben darn eus ec'hona enezennou ar bed : Borneo, dindani 740.840 kilometrad-karrez, ouspenn teir gwech gorread Breiz Veur (230.000 kil. kar.) ; Sumatra, 440.000 kil. kar., hogos diou wech ment Italia

(4) Sellit ouz kartenn ar bajenn 256, war levr Schrader ha Gallouédec, *Géogr. de l'Asie, de l'Afrique et de l'Océanie*, eil mouladur, 1894.

(5) Viti eo ano reiz (diouz doare-distaga eneziz) an enezennou kamm-anvet Fidji gant Europiz.

(6) *Transactions of the Royal Society of Edindurgh*, XXXII, 1885 ; Guppy, *The Solomon Islands*, London, 1887 ; Agassiz, war *American Journal*, miz ebrel 1898 ; A. de Lapparent, *Leçons de Géogr. phys.* trede mouladur, 1907, p. 690.



(286.588 kil. kar.) ; Java, kalz bihanoc'h, ha koulskoude dindani 132.000 kil. kar., hogos diou wech gorread Iwerzon (84.000 kil. kar.), pemzek gwech gorread Korsika (8.722 kil. kar.) (7). An enezennou bras-se, aradennet a veneziou uhel, anchet a stêriou founnus, a ziwan enno darn eus ar gouennou louzou ha gwez talvoudusa da vagadurez mabden (8), hag e vev en o c'hoadou gouezviled meur diskenouenn da re Greisteiz Azia (9). Etrezo, d'o dis-

(7) Tudet eus ar rouesa eo an argoad en darnvuia eus enezennou bras Indonezia. Etre 3 ha 4 milion a dud a zo o veva e Sumatra, hag etre 1 milion ha 2 vilion e Borneo. E Java hepken, emañ stank, ha stank-dreist zoken, an dud, dekkementet ma 'z eo bet ar boblañs enni en eur ober kant vloaz (21 milion a dud e dibenn an XIX[vet] kantved). Bez' ez eus e Java 171 den well-waz dre gilometrad-karrez. Dont a ra a-gevret gant tudeta broiou an Douar, goude Belgia (203 a dud dre gil-kar.) Ker buan e kresk niver an dud e Java ma vez enkrezet renerien ar vro gant ar greskidigez-se a dremenont da walenn a gastiz.

(8) Iniam ar Savheol pe dioskorez askellek (*Dioscorea alata*), (*Convolvu-* korz-sukr (*Saccharum officinarum*), patatez-c'houek *lus batatas*), taro pe troad-leue Okeania (*Arum esculentum*), gwez kokos (*Cocos nucifera*), gwez-bara (*Artocarpus incisa*), gwez-sukr (*Aringa saccharina*), h. a. An douar en Indonezia, aet d'hen ober dislonkadurioù breinet diwar meneziou-tan ha dichaladurioù mor pe stêr, a zo strujus-kenañ. Ha gant an temz-amzer tomm ha gleb o ren en enezeg, e teu stank ha kaer-dispar ar c'hlasvez enni. Ar gwez bambouz a diz eno alïes 40 metrad uhelder, A.R. Wallace, *The Malay Archipelago, the Land of the Orang-Usan and the Bird of Paradise : a Narrative of Travel with Studies of Man and Nature*, London, 1880, passim.

(9) Tigred ha louparded (e Sumatra ha Java), arzed (an arz-heoliataer pe arz ar gwez kokos — *Usus malayanus* — e Sumatra, Java ha Borneo), olifanted (e Sumatra ha Borneo nemetken), frikorneged (idem), tapired (tapir kein-gwenn — *Tapirus indicus* — e Sumatra ha Borneo), kirvi, bualed, marmouzed denheñvel, naered meur, gourglazarded.

ranna an eil diouz eben, n'eus nemet raziou, moriou diec'hon ha dizoun (10).

E Mikronezia ha Polunezia, er c'hontrol, n'eus nemet tammou douarou bihan, hogos diloen (11), gwall-rouez ar gouennou louzou ha gwez o kreski anezo o-unan enno, meur a gant kilometrad-dour alïes etrezo, a-skign dre greiz ec'honderiou ledana ha douna meurvor ar bed. D'an douarou-se eo e tere ar reisa an ano a *Okeania* « Meurvoria » pa 'z int evel kollet er Mor Bras (*Okeanos*) (12).

Mikronezia a zo anezi an enezegou Pelao, Karolina, Marianna (13), Marchall ha Jilberz. Gorread an enezennou-se kemeret holl a-gevret a zo 3.546 kil. kar. (14) hag o foblañs-vremañ a zo lakaet da gant mil a dud pe war-dro (15).

Dinaouet eus an indonezieg eo yezou Mikronezia

(10) Mor ar Sound, Mor Florez, Mor Banda, Mor Selebez, Mor Soulou. Ar gorread-bed dindan enezennou ha moriou Indonezia a zo kevatal da dri falevarz Europa, an enezennou o tont en hollad-se evit eur gorread a zaou vilion kil-kar.

(11) Kent donedigez an den, n'oa o veva en enezennou-se nemed iskilli-kroc'hen, evned hag amprevaned.

(12) Astennet e vez gant an douaroniourien an ano a Okeania da Indonezia, da Velanezia ha da Aostralazia (Aostralia, Tasmania, Zeland-Nevez).

(13) Gant Portugaliz, a zizolôas an enezeg-se d'ar 6vet a viz meurz 1521, e voe lâkaet d'ezi an ano a Enezennou al Laeron (*Islas de los Ladrones*) pe Enezennou ar Goueliou latin (*Islas de las Velas latinas*). An ano a Varianna, en enor d'ar rouanez Mari-Anna, a zeuas d'ezi gant ar Spagnoled, p'he aloubjont e 1668.

(14) Da ober gant geriou all, ne diz ket gorread Mikronezia an hanter eus gorread enez Kret en Europa. Ar Gret a zo dindani 7.800 kil. kar.

(15) Poblañs Mikronezia — an hini a ouenn ar vro —, evel poblañs Polunezia, a zo aet war zigreski abaoe donedigez Europiz.



kerkoulz hag ar yezou komzet e Polunezia hag e Melanezia. Yez an enezennou Pelao a zo kar-nes d'ar yezou komzet er Filipina. Nesoc'h eo ar yezou mikroneziek all d'ar yezou melaneziek. Diforc'ha diouto a reont (ha diouz kement yez indoneziek all) dre ma vez enno, evit an ano, eur furm evit an niver-daou, an niver-tri hag an niver-pevar.

Penna enezegou Polunezia eo : Ellis, Feniz, Fanning, Manihiki, Samoa (pe Enezennou ar Verdeïdi), Tonga (pe Enezennou ar Vignoned), Kouk pe *Manaïa*, Touamotou (pe Enezennou ar C'hevredad) — Tahiti eo penna enezenn ar strollad-se —, Toubouaï, Pomotou (pe an Enezennou Izel), Mangareva, Markizez, Hawaï. Gorread douarou Polunezia en holl a zo 26.799 kil. kar. A-vec'h ma 'z eo trec'h da c'horread Sikilia (25.798 kil. kar.) Trec'h eo da c'horread Kembre (20.797 kil. kar.), hogen bihanoc'h eo a-galz eget Breiz (34.000 kil. kar.), Bro-Holland (33.000) ha Belgia (29.457).

Kar-nes d'an indonezieg eo ar yezou poluneziek. Kement-mañ a ziforc'h a zo etrezo : striza pe luska da striza ar geriou a reont. Da skouer, ar malezeg *ikan* « pesk » a zo aet da *ika* e yez ar Markizez hag e yez Mangareva, *i'a* e yez Samoa, *ia* e yez Tahiti ha Hawaï. Ar malezeg *akar* « gwrizienn » a zo deuet da veza *aka* (e maorieg), *aa* (e yez Tahiti hag e yez Hawaï). Diwar ar fatadur eus ar c'hensonennou, e c'hoarvez d'ar polunezieg kaout eun niver bras a c'heriou heñvelson, evito da veza disheñvelster. Da skouer, e yez an enezennou Markizez, *ua* a dalv war eun dro « glao, daou, legestr, mougeo, c'houedi, en em domma » hag a verk an amzer dremenet. Ar genyezoniez indoneziek hon laka da anaout diarvar

ez eus e gwirionez er ger unstumm-se seiz ger hag a oa gwechall neuziet-disheñvel peurliesa : *uha, usa* « glao », *rua* « daou » (16), *uka* « legestr », *rua* « mougeo », *rua* « c'houedi », *ura* « en em domma », *kua* « merk an amzer dremenet » (17).

Daoust d'ar c'hemmadennou c'hoarvezet e stumm geriou-zo, ez eo manet unvan-meurbet ar polunezieg. Ar pez a zo bet lavaret ken aliës eus Breiziz ha Kembreïz, e-skeud emgann Sant-Kast er bloaz 1758 — ma c'hellent en em glevout dre gomz pep re en o yez (kement-se, gwir c'hoaz en dekvet kantved, a zo aet da c'haou abaoe, gant disheñvel ez eo deuet da veza ar brezoneg diouz ar c'hembraeg) — a zo gwir atao evit Poluneziz. Naouspet testeni a se a hellfed teskaoua a-ziwar levriou ar veajourien, abaoe re ar c'habiten Cook en XVIII$^{vet}$ kantved betek hini ar c'hont De Courte e derou ar c'hantved-mañ (18). E Polunezia, evel e lec'h all, ez a a-gevret an unvanded-se eus ar yez gant dizunvanded an neuz-ouenn e-touez ar yezerien. Poluneziz evel Mikroneziz a zo anezo hironed, ha hironed e oant kent an amzer ma

(16) *Rua* « daou » a zo anezañ c'hoaz e yez Tahiti, e yez Raratonga hag e maorieg. E Fakaofo, Samoa ha Hawaï ez eo aet da *lua*, hag e Tonga da *na*. E yezou Indonezia, ar furmou e boaz a zo *rua*, *duwa* ha *dua*, houmañ o veza furm ar c'henindonezieg koz.

(17) G. Ferrand, war Meillet ha Cohen, p. 452.

(18) Setu an testeni a zegas hemañ. Pa 'z eas, er bloaz 1901, ar Saoz karget da evesaat ouz douarou ar Gurunenn er Zeland-Nevez da weladenni Tahiti, e hellas, heñ o komz maorieg ha tud Tahiti o komz o yez-i, en em glevout ganto kerkent ha diskennet en aod. Heñvel a c'hoarvezas gantañ e Samoa, e Tonga, h. a. De Courte, *La Nouvelle-Zélande*, 1904, pp. 138-42 (mouladur distag; diwar *T. du M.* 1904, I). Lenn ouspenn E. Tregar, *The Maori-Polynesian Comparative Dictionary*, Wellington, *s. a.*



teuas Europiz, dre vrôa en o zouez, d'en em barat ganto. An eveziadennou-denoniez graet diwar o fenn betek-hen a ziskuilh peder neuziad-ouenn da vihana :

1° Eun neuziad uhelventekoc'h, hirbennekoc'h, hirenebekoc'h, franklagadekoc'h, moanfriekoc'h, splanngroc'henekoc'h, tanavoc'h he diweuz, eeunoc'h he bleo-penn, blevekoc'h hec'h elgez hag he c'horf eget an neuziad 2. Skignet eo dre holl Bolunezia, hogen stankoc'h dre vras e Polunezia ar C'hreisteiz.

2° Eun neuziad krennbennek eun draïg pe o luska d'ar grennbennegez, ledanoc'h dremmet ha friet, strisoc'h lagadet, berroc'h mentet, blouc'hoc'h he c'horf hag hec'h izili. Ma lavarfec'h ez eus nesteriou etrezi hag ar vongolheñveled. Paot eo dreist-holl e Polunezia an Hanternoz hag ar C'hreiz, hag er Zeland-Nevez. Kejet e vez outi e Samoa, hogen hironaet-kenañ. E Tonga emañ stankoc'h ha nebeutoc'h hironaet.

3° Eun neuziad krennbennek-kenañ (aroueziadurpenn : 90 hag en tu-hont), ha hi strizenebek evelato, moanfriek, splanngroc'henek, stankvarvek hec'h elgez, stankvlevek he c'horf hag hec'h izili. Rouez-rouez eo dre Bolunezia en he fez. Gwirheñvel eo koulskoude he deus an neuziad-se pouezet, a-gevret gant an neuziad kenta, da rei da Boluneziz darn eus ar stummadou tremenet da europek a zo bet merzet enno gant ar veajourien genta.

4° Eun neuziad velaneziek, heversoc'h-pe-heverz e poblañs an enezennou Tonga, ar C'hevredad, Pomotou, Markizez hag ar Zeland-Nevez.

Hep lakaat muioc'h a amzer da vindedata munudou, e heller taolenna Poluneziz dre vras evel tud

mentet-uhel ha korfet-kreñv (19), barvet-rouez o elgez ha blouc'h o c'horf, d'ezo bleo du, garo alïes d'ar floura (o tont avat kaer-meurbet, rodellek pe wagennek, da heul paraduriou gant Europiz), daoulagad du freilhet-mat, digoroc'h-pe-zigor, diveskell a-grenn, eur fri gwech berr, gwech hir ha balirek, gwech eeun, gwech kroumm, heñveloc'h ouz fri an Indianed eget ouz fri ar Vongoled, eul liou-ken lïes-neuz ivez : gwenn-arc'hell (evel kroc'hen Europiz ar C'hreisteiz), liou prenn-dero, kouevr displann, melen-olivez, melen-arc'hell, gell-arvelen (20).

Keñveriet ouz Poluneziz, ez eo Mikroneziz dre vras berroc'h o ment ha blevekoc'h o c'horf. Disheñvelderiou a zo, en o zouez, etre eneziz ar C'hornog hag eneziz ar Reter. Kornogiz a vez berr-ventek peurvuia pe ventet-etre ; o c'hlopenn o luska davet ar grennbennegez. Gant Reteriz ez a ar grennbennegez hogos da netra hag ar vent war vrasaat meurbet. Gell-splann evel kroc'hen Poluneziz eo kroc'hen Reteriz, ha gwagennek pe blaen o bleo. E-touez Kornogiz, e weler, ouspenn tud kroc'henet gell-splann ha d'ezo bleo gwagennek pe blaen, tud all hag a zo gell-du o c'hroc'hen hag azrodellek o bleo (21).

(19) 1 metrad 74 well-waz war 254 den muzuliet (Deniker).

(20) Doktor A. Topinard, *L'Anthropologie*, mouladur nevez, pp. 493-4 ; A. de Quatrefages, *Populations de la Mélanésie et de la Polynésie occidentale*, war *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 222-91 ; Tantin, *Les Marquisiens*, war *Anthr.* 1894, 1895, 1898 ; Deniker, kenta mouladur, pp. 574-80 ; Haddon-Van Gennep, pp. 234-7 ; L. Dunn, *An Anthropometric Study of Hawaiians of Pure and Mixed Blood (Based upon Data Collected by A. Tozzer)*, war *Papers from the Peabody Museum of Archaelogy and Ethnology, Harvard University, Cambridge, U.S.A.* 1928 (renta-kont war *Anthr.* 1929, pp. 187-91).

(21) Haddon-Van Gennep, pp. 237-8 ; O. Schlaginhaufen, *Zur*



D'ar c'henta sell, dre o ment uhel ha pa na ve ken, e tiskouez Poluneziz beza disheñvel-meurbet diouz Indoneziz, ar re-mañ o veza berr-ventek peurliesa. Arabat koll a wel koulskoude ez eus amañ hag ahont en Indonezia, dreist-holl en enezennou diouz tu ar Savheol, Seram, Bourou (korniou enni), Jilolo (id), Selebez (id) (22), mervent enez Timor, Savou, Roti, rummadou-tud, mentet-uhel, korfet-kreñv ha neuziet-kaer a hellfe beza diwar an hevelep andon ha Poluneziz. Haddon a vije trôet da gredi ez eo Poluneziz diwar ouenn ar genta argadourien splanngroc'henek a zeuas eus Indez-Sina (23) en Indonezia

*Anthropologie der Mikronesischen Inselgruppe Kapingamarangi, Greenwich-Inseln*, war *Archiv der Julius Klaus Stiftung*, IV, feskad 3, pp. 219-87, Zurich, 1929 (renta-kont war *Anthr.* 1930, pp. 173-5).

(22) Selebeziz a zo heñveloc'h ouz Poluneziz eget ouz Maleziz, hervez ar merdead gall Dumont d'Urville, meneget gant J. Verne, *op. cit.* III, p. 353. Gwir eo kement-se evit rummadou anezo nemetken.

(23) Bez 'ez eus e yez Poluneziz traou hag a hañvalje merka ez int bet o chom, er ragistorvez, war douar-bras Azia, kalz kornokoc'h eget Indez-Sina. Ar ger poluneziek *tabou* « berz, difenn a-berz hud pe a-berz kredenn » a zo bet nesaet ouz ar ger *tabuva* (distagit *tabouva*) a lenner eur wech hepken er Veda en eur rimastell ouz binim an naered. O veza n'emañ ket splann ar ster gant *tabouva*, n'eo ket diazezet start an nesadur-se. Ma vije, e vefe ret sellout *tabouva* evel eur ger amprestet gant ar sanskritegerien ouz ar yezou ragariek komzet gant henvroïz India, pe e vije bet eus ar yezou-se yezou indoneziek e gwirionez, pe e vije eus ar ger *tabouva* endeeun eur ger etrevrôadel bet boutin gwechall etre meur a gerentiad-yezou a Greisteiz Azia, S. Lévi, *Pré-aryen et pré-dravidien dans l'Inde*, war *Journal asiatique*, 1923, II, pp. 1-57 ; De la Vallée-Poussin, *L'Inde jusqu'en 300 av. J.-C.*, 1924, p. 88, danevell ha notenn 3. Bez' e tegouezer ivez e polunezieg gant geriou heñvel-tre dre o stumm hag o ster ouz geriou sumerek. Darn anezo avat a ziskouezfe beza, kentoc'h eget geriou sumerek-rik, geriou etrevrôadel, skignet-ledan e-pad ar ragistor-

hag a reas o annez en enezeg, goude argas an darnvuia eus an dugroc'heneien a oa o veva enni (24). Kendalc'het o dije gant o hent dre vor etrezek Mikronezia ha Polunezia, e-keit ma 'z ae hogos da get o gouenn en Indonezia da heul argadadegou nevez gant poblou mongolheñveloc'h-pe-vongolheñvel en o stumm deuet eus Kreisteiz Sina. De Quatrefages, diwar ar studia en doa graet eus kanennou ha danevellou Poluneziz (25) a lakae e *Bourou* pe *Bouro* (enez er c'hornog da Seram, unan eus ar Molukez) penn-hent ar verdeïdi a yeas da bobla Polunezia.

vez ha boutin dre-se etre kalz a yezou eus Kreisteiz Azia ha Reter Afrika. Seurt gant ar re-mañ eo, da skouer, ar sumereg *gab* « brennid », melanezieg *koba* « askre », *kopa* « krec'h-kof », *kapa-kapa* « poullgalon », aostralieg *gobul* « kof », gourageeg (yez semitek a Abisinia) *gab-gabat* « brennid, kof », arabeg *qab-qab* « kof », haoussaeg (yez vorianek eus ar Soudan-Kreiz) *gaba* « brennid ; pastellou mezus », *gaba-gaba* « tavañjer-elevez », P. Rivet, *Sumérien et Océanien*, 1929. Keñveria *Bull. de la Soc. de Linguistique de Paris*, Levrenn 29, feskad 3, niverenn 88, pp. XXV, 136-7.

(24) Haddon-Van Gennep, pp. 235-6.

(25) Ar c'hanennou hag an danevellou-se a dremene a-c'henou-da-c'henou hag eus eur remziad d'egile. Ar mirout anezo a oa fiziet en eur c'hevredad-tud bet savet a-ratoz evit-se hag anvet *Harepo* e Tahiti, *Tohunga* « dozien, dozed » er Zeland-Nevez. An dud-se n'o doa ken micher nemet lavarout-ha-lavarout hep paouez, ger evit ger, ar c'hanennou bróadel hag an taolennou-gouenn da herzel o ankounac'haat. A-drugarez d'ar c'hiz-se — hag ivez dre ma vevent en enezennou distro, pell-pell diouz ar reveulziou o deus naouspet gwech lakaet war eilpenn broiou bras an douar — o deus gallet Poluneziz mirout, kuit a bep skrivadurez, en o c'houn, darn da vihana eus penna darvoudou o istor. Diwar-benn an derez a fiziañs a heller da gaout e kounerez mab-den pa vez gourdonet evel m'edo e-touez Poluneziz, lenn ar skoueriou dastumet gant F. Nau, *Etude historique sur la transmission de l'Avesta et sur l'époque probable de sa dernière rédaction*, war *Rev. de l'Hist. des Religions*, 1927, pp. 162-9.



Eno emañ c'hoaz o chom tud vrezelgar, embregerien her, o c'houzout diouz ar mor, ha heñvel ouz Poluneziz dre o holl stummadou-korf. Ac'hano, etre ar V[vet] kantved kent H.S. ha derou an amzervez kristen, e vije aet moraerien da vrôa en enezennou Samoa ha Tonga goude heda aodou hanternoz Gwinea-Nevez dalc'het-start neuze evel bremañ gant ar Bapouaed. Eus Tonga, e vijent en em skignet tamm-ha-tamm betek Hawaï en Hanternoz, Mangareva er Reter, enez-Pask er Gevred, ar Zeland-Nevez er C'hreisteiz. Ar gorread-mor en em astenn etre an teir enezenn pella tizet gant Poluneziz en o merdeadennou (Hawaï, enez-Pask, ar Zeland-Nevez) a zo *kement ha teir gwech gorread Europa* (26).

Dre en em harpa war taolennou-gouenn ar bennrenerien polunezìat, kounaet enno niver ar re o doa renet lerc'h-ouz-lerc'h e peb enezenn abaoe an hini kenta a zivoras enni, e oa deuet De Quatrefages da vras-veiza koulz trevadennidigez ar penna enezennou gant Poluneziz (27) :

| | | |
|---|---|---|
| Tudidigez ar Markizez .. | etro 400 goude H.S. (28) | |
| — Hawaï .. .. . | — 600 | |
| — Tahiti .. .. .. | — 1100 | |
| — Rarotonga .. . | — 1200 | |
| — Mangareva .. | — 1270 | |
| — ar Zeland Nevez | — 1500 | |

(26) A. de Quatrefages, *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 401-2.

(27) An daolenn da heul a zo adskrivet diwar Topinard, p. 493, o veza n'emañ ket amañ ganeomp levr. A. de Quatrefages. diskonta 22 derez a zo bet

(28) Ma tegemerer da wir an diskonta 22 derez a zo bet graet gant an Amerikan Horatio Hale e taolenn-ouenn ar Gamehamehaed (pennou an enezennou Hawaï) ha ma heuilher penn-da-benn De Quatrefages en deus astennet ann diskonta-se da daolenn-ouenn pennou Nouka-Hiva, unan eus ar Markizez. Ma

Bourou da genta, Tonga ha Samoa d'an eil, Tahiti ha Rarotonga d'an trede, setu e voe, hervez A. de Quatrefages, ar penna kreizennou-skigna eus ar bobl boluneziat er Mor Habask (29).

Pa zegouezas Europiz er XVI$^{vet}$ kantved (30), n'edo ket kaset da benn c'hoaz tudidigez enezennou ar Mor Habask gant Poluneziz. Meur a enezenn gouralek didud a voe kavet gant ar verdeïdi spagnol, hollandat, saoz ha gall a beur-rogas ar mor-se e-doug ar XVII$^{vet}$ hag an XVIII$^{vet}$ kantved (31).

Nemet Tonga ha Samoa — hag ivez ar Zeland-Nevez, houmañ avat a lezomp a-gostez evit ar

tegemerer taolenn-ouenn pennou Nouka-Hiva hep krenna netra enni, evel ma ra Noukahivaïz, ez eo war dro ar bloaz 48 kent H. S. e vije deuet Tongaïz da ober o annez er Markizez, De Quatrefages, *op. cit.* p. 405, notenn 2.

(29) A. de Quatrefages, *Les Polynésiens et leurs migrations*, 1866 ; *Migrations polynésiennes*, 1884 (war *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 401-21), Keñveria A. G. Caillot, *Histoire de la Polynésie orientale, les migrations malaisiennes en Polynésie, traditions des indigènes*, 1910. Diwar-benn levr bras an Doktor R. Lesson, *Les Polynésiens, leur origine, leurs migrations, leur langage*, 4 levrenn, 1880-1884, lenn eveziadennou A. de Quatrefages, war *Hom. fos. et hom. sauv.* p. 412, n. 1 ; p. 481 *et seq.*

(30) Kenta Europad a dreizas war e led ar Meurvor Habask e voe ar Potugalad Magellan. Goude kavout e penn kreisteiz Su-Amerika ar raz a zoug bremañ c'hoaz e ano, e tiboukas Magellan er Mor Habask d'an 28$^{vet}$ a viz du 1520. Tri mizvez hag ugent dervez a gemeras da listri Portugaliz hen treiza. Pa dizjont, er penn all, an enezennou Marianna, n'o doa gwelet, e-pad an dreizadenn hir-se, tamm douar ebet, nemet diou enezennig didud, ha n'o doa bet da c'houzañv an distera barrad amzer, J. Verne, *op. cit.* I, pp. 309-10.

(31) Ar Markizez a voe dizolôet gant Europiz e 1594, Tahiti e 1616, ar Zeland-Nevez e 1642, Samoa e 1768, Manaïas e 1777, Hawaï e 1778.



mare (32) —, e oa didud holl enezennou Polunezia kent donedigez Poluneziz. N'eus bet kavet enno, zoken en enezennou uheldornaodet ha tanveneziek, roudenn ebet a-zilerc'h ijinerezou hen-varevez ar maen. Poluneziz eo a zegasas en enezennou-se an teir gouenn a vronneged n'oa nemeto o veva enno kent donedigez Europiz : ar c'hi, ar moc'h hag ar raz. Yer a zegasjont ivez, hervez o c'hanennou (33), ha gouennou gwez ha louzeier magus : yam, taro, patatez-c'houec'h, korz-sukr, gwez-bara, gwez-kokos, h.a. (34). An ijinerezou a zegasjont a voe peurliesa moarvat re o bro c'henidik d'ar mare ma 'z ejont diouti, pe, da vihana, ar re eus an ijinerezou-se a oa

(32) Melaneziz o deus diaraoget Poluneziz e Tonga, e Samoa hag er Zeland-Nevez. Diarvar da vihana eo kement-se evit Tonga hag ar Zeland-Nevez. Arvarus eo evit Samoa.

(33) Ar bagadou Poluneziz a yeas eus Tahiti da ober o annez en Hawaï a gase ganto kon, moc'h ha yer. Ne voe ket kaset moc'h ha yer dre-holl avat. Ar c'houec'h bagad a yeas kuit eus Rarotonga er XV$^{vet}$ kantved da vrôa er Zeland-Nevez ne oa ganto nemet kon, perrokeded ha « razed mat da zebri », ar re-mañ kaouedet e-barz boestou. Enez-Chatamiz, — hag int-i nemetken e-touez holl Boluneziz, — n'o devoa na loen na trevad. Beva a raent diwar hemolc'hi ha pesketa. Bez' ez oa anezo marteze diskennidi penseïdi dibourvez, De Quatrefages, *Hom. fos. et hom. sauv.* p. 430.

(34) Kelennus er c'heñveriou-se istor tudidigez Polunezia, hervez hengouniou eneziz. Kenta Poluneziad, o tont eus Tonga, a ziskennas e Nouka-Hiva, Ootaïa e ano, a zegasas enni ar gwez-bara, ar c'horz-sukr ha plant talvoudus all. Kement-se a c'hoarvezas etro ar bloaz 48 kent H. S. diouz doare-konta Noukahivaïz, etro 400 goude H. S. hervez De Quatrefages. Diwezatoc'h, etro an XIII$^{vet}$ kantved, moc'h a voe degaset en enezenn, eus Tahiti, gant eur moraer all, e ano Taa. Kenta preder Rarotongaïz o tivora er Zeland-Nevez e voe lakaat en douar ar patatez-c'houek o doa degaset. Pa zeuas d'en em geja en enezennou Jilberz Banabaïz ha Samoaïz, e teue gant ar re genta an taro, gant an eil re ar gwez-bara. H. a.

da badout er broiou nevez ma tiazezent (35). Pa zilestras Europiz e Polunezia eun nebeut kantvedou diouzimp, e kavjont eno eur bobl a oa o veva c'hoaz e-kreizig-kreiz nevez-varevez ar maen. Maen benet ha lufret a yae gant Poluneziz da zanvez o binviou, hag, ouspenn, askourn, kregin ha prenn. Da armou e raent gant ar goaf, ar goaf-bann, ar vataraz hag an dalm. Ar skoued hag ar wareg a oa dianav d'ezo (36). Dianav ar poderez-pri ivez (nemet e Tonga, en enez-Pask hag e Mikronezia) : oc'h ober gant mein goret e poaze Poluneziz o boued (37). Ken dianav-all ar gwiaderez. Da oberia danvez o dilhad e raent gant ar plezennerez. Saeou a blañsonent gant soulennou geotennou-zo, ha kolôennou gant neudennou ar gwez pandan. Hogen an danvez a yae peurliesa da ober o dilhad e oa an *tapa* (38). Ne veze ket graet an *tapa* gant an neudennou diwar rusk ar gwez mouar paperus (*Broussonetia papyrifera*). Ar rusk end-eeun eo

(35) Gwirheñvel eo n'edo ket c'hoaz e boaz ar metalou en Indonezia d'ar mare ma 'z eas eus ar vro-se gourdadou Poluneziz. Ha pa vefe bet zoken neuze eun anaoudegez bennak anezo, ne vefe ket bet an divrôerien evit hen lakaat da dalvezout er broiou diraezet ganto : n'eus gwelead metal ebet en enezennou kouralek, hag en enezennou tanveneziek, pa vez gweleadou pe wazennadou ez int diaes-kenañ da c'hounit.

(36) Dianav e oa ar wareg d'ar pep brasa anezo. Bez' ez oa evelato er C'huzheol rummadou o veva e-ser gant Melaneziz hag a rae gant gwaregou. E Tahiti e veze graet gant ar wareg e c'hoariou-zo. Keñveria E. Tregear, *The Polynesian Bow*, Washington, 1893 ; C. Phillips, *On a Peculiar Method of Arrow Propulsion as Observed amongst the Maori*, war *Transactions and Proceedings of the New-Zealand Institute*, X, p. 97 *et seq.*

(37) O. Mason, *Origin of Inventions*, London, 1895, p. 158. A-zivout keginerez ha meuziou Poluneziz : Alan Gerbault, *A la poursuite du Soleil*, 82vet mouladur, pp. 130, 150, 172, 194.

(38) *Tapa* e yez Tahiti, *kapa* e yez Hawai.



a veze aozet diouz hen lakaat da zont hogos ker skañv ha monsilin (39). Gant an *tapa* e veze graet gwiskamant brôadel Poluneziz, ar *pareou*. Hemañ a oa an hevelep hini evit ar baotred hag ar merc'hed. Eur pez *tapa* ne oa ken, brasoc'h-pe-vras, rodellet en-dro d'an dargreiz hag oc'h ober eur vroziz. Ne dize peurliesa bevenn izela ar *pareou* nemet pennou an daoulin. A-wechou avat e tiskenne betek an daoufern.

An *tapa* kerkoulz hag ar c'holôennou pe glouedennou graet diwar neudennou ar gwez pandan a veze livet kaer gant liviou flamm. Dre ar moula e veze livet an *tapa* gant ar merc'hed. Souba a raent el liou deliou raden pe vleuniou ketmiez (kaol-malo Okeania, *Hibiscus*) hag o leda war an danvez.

An delwennerez hag ar skeudennerez ne oant ket aet war vleunia gant Poluneziz. Delwennou-maen ramzel enez-Pask hag ar skeudennou-tud e prenn bet gwelet en enezennou all a zo disneuz (40). En orna-

(39) Distaget e veze ar rusk a vandennou keit ha ma c'helled. O lakaat a raed da eogi en dour. Peureoget d'ezo, e tistaged diouto gant kregin ar bluskenn a-ziwar c'horre. Goude-se e veze lakaet ar bandennou a-zaouou, an eil war eben, ha kannet gant eur morzol e benn roudennek ken na zeuje pep diouvandenn, eus pemp santimetrad ledander ma oa da genta, d'eul lec'hed a 45 santimetrad. Meur a lec'hed evel-se a veze peget an eil ouz egile gant kaot tennet eus troad-leue Okeania pe eus an torosennou a zo ouz gwriziou louzaouenn-ar-saez (*arrow-root*). Graet e veze er c'hiz-se peziou danvez d'ezo 5 pe 10 metrad-karrez. Aozerez an *tapa* a veze fiziet er merc'hed. Mayne-Reid, *Les peuples étranges*, troidigez c'hallek gant an itron H. Loreau, 7vet mouladur, 1884, pp. 186-8 ; W. Brigham, *Hawaian Kapa Making*, war *Hawaian Almanach and Annual*, Honoloulou, 1896, p. 76 *et seq.*

(40) J. Verne, *op. cit.* II, p. 169 (engravadur heñvelet diouz levr beajou ar c'habiten Cook), 265 ; W. H. R. Rivers, *The*

durez avat ez int bet trec'h. Ar c'hlouedennou liesliou plezennet ganto a helle kevezi gant kaera pallennou ar Reter-Nesa. An tatoua, boaziet dre-holl, a oa deuet da veza eun arz er Zeland-Nevez, hag ar c'hizelladuriou-prenn a c'holôe an daou benn eus ar bagou pilprennek a vrezel er vro-se a voe eur souez d'ar c'henta merdeïdi europat o gwelas (41). Danvez an ornadur, ken en tatouaduriou ken er c'hizelladuriou, a oa anezañ kroummlinennou, troellennou, kelc'hennou, gweaduriou, hag ivez damerou (42).

A zanvez prennek e veze savet an tïez e Polunezia ha Mikronezia evel en Indonezia. E Tonga e oa an tïez dek metrad hed peurliesa, seiz pe eiz metrad led, hag etre pevar ha nao metrad uhelder. Oc'h ober ar mogeriou, peuliou ha sourinou golôet a glouedennou. Deliou gwez pandan pe wez kokos oc'h ober an dôenn.

Ez dibaot o deus graet Poluneziz gant maen pe gant pri da farda savaduriou meur. En Hawaï,

*Statues of Easter Island*, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* 1920-1921, pp. 294-306. Neuziet dibar en Okeania emañ an delwennou maen-se. Disheñvel diouto e pep stumm ar re a gaver e diabarz enez Selebez, A. C. Kruijt, *Les statues de pierre de la région centrale de Celèbes*, war *Rev. anthropol.* miz gouhere 1923 (*Anthr.* 1924, p. 458).

(41) Gwelout J. Verne, *op. cit.* II, p. 153 (heñvel-engravadur diwar levr Parkinson, *Journal of a Voyage to the South Seas*, London 1784).

(42) Daniel Real, *La décoration primitive : Océanie*, 1923 renta-kont gant R. Verneau, war *Anthr.* 1923, pp. 261-3) ; Karl von den Steinen, *Die Marquesaner und ihre Kunst*, 2 levrenn, Berlin, 1925-1928 (*Anthr.* 1929, pp. 551-3) ; A. W. Buckland, *On Tattooing*, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* XVII, 1887-1888 ; Willodean Chatterson Handy, *Tattooing in the Marquesas*, Honoloulou, 1924 ; R. Verneau, *Le tatouage de la face des chefs maoris*, war *Anthr.* 1923, pp. 296-8. H. a.



mogeriou bras ar minic'hi gouestlet d'an doue Keave a zo savet a dolzennadou lava benet reiz ; darn anezo a c'houlakaer diouz o ment da veza 2.000 pe 3.000 kilogrammad pouez. Sal ar banveziou e Nouka-Hiva (Markizez) a zo anezi mein bras, oc'h ober, hinien-nou anezo, eun dolzennad a dri metrad-diñs hanter, o fouez gant-se o veza trec'h da 9.000 kilogrammad. Piramidenn *moraï* Oberea (43), e Tahiti, warni unnek derez, a zo pemzek metrad uhelder, pevar-ugent metrad hed war eiz metrad war-nugent led d'an diaz (44).

Bez' ez eus e Tonga eun nebeut savaduriou o tegas da goun mein-meur Europa, Azia hag Afrika. Taoliou-maen n'int ket avat, hogen trilitennou, pa vez ouz o ober daou vaen sounn, hag eun trede maen a-dreuz warno da c'hourin. Etre pemp metrad ha nao metrad eo uhelder ar savaduriou-se. Moarvat e tegouezomp amañ gant bolziou-enor savet pe d'an doueed pe d'ar re varo (45). N'int ket marteze diwar dourn Poluneziz, hogen diwar hini Melaneziz a zo bet perc'henn da genta war an enezeg (46).

(43) *Moraï* « korflann, bered » e polunezieg. Ar c'hiz a oa gant Poluneziz lezel korfou o zud maro da vreina en aer hag en amzer en o gourvez war eur chafod gwintet uhel a-walc'h a-us da leur an douar. Ne oa nemet an eskern a gement a veze douaret.

(44) De Quatrefages, *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 254-60.

(45) Eur c'hiz hounnez hag a zo bet skignet ledan etro dibenn ar ragistorvez. Anezi e teu an doriou enor pe goun a weler ker stank en o sav war an hentou pe war ar ruiou e Bro-Sina, hag e kloz an templou er Japan. Diwar-benn doriou sakr an tachennou gouestlet d'an doueed en enezennou Viti, lenn Lorimer Fison, *Journ. of the R. Anthr. Inst.* XIV, 1885, p. 14.

(46) De Quatrefages, *op. cit.* pp. 258-9. Keñveria W. H. R. Rivers, *Sun-Cult and Megaliths in Oceania*, war *Report Brit.*

Mikroneziz ivez o deus graet a-wechou gant mein evit an tiadur. E Taoaz, eun enezennig e-keñver aod Ponape, unan eus an enezennou Karolina, e oa bet savet er c'hiz-se ganto kêr Nanmatal, anezi eun doare Venezia vihan, gwir greñvlec'hiou an tïez enni, aet ma oa da ober o mogeriou teo peuliou lïestuek a vaen-bazalt (47). E Tinian, en enezeg-Varianna, d'eur maread kent donédigez Europiz, o deveze eneziz ar c'hiz da sevel, gant eun doare pastur aet d'hen ober traez, raz ha mein (48), pikoliou peuliou pevarc'hor-nek, d'ezo alïes pemp metrad uhelder, peb a hanter-voul da c'holôenn warno. War ar peuliou-se e veze gwintet tïez-annez e prenn. Edo peuliou seurd-se en o sav dre-holl e Tinian er mareou ma voe gwela-

*Ass.* 1913, p. 634, ha war *American Anthropologist*, 1915, pp. 431-45. A-zivout ar gudenn-se, kudenn ar mein-meur dre vras ha kudenn an emleda eus ar c'henta sevenaduriou, e heller lenn *en eur argredi* al labouriou savet gant gouizieien Skol Manchester, G. Elliot-Smith hag e gevelerien : *The Migrations of Early Culture* (war *Manchester Memoirs*, 1915), *Oriental Tombs and Temples* (war *Journ. of the Manchester Egypt. and Orient. Soc.* 1915), *The Geographical Distribution of Terraced Cultivation and Irrigation* (*Manch. Mem.* 1916), *Ships as Evidence of the Migrations of Early Culture* (*Manch. Egypt. and Or. Soc.* 1917), h.a. Traou da zerc'hel a zo enno e-kichen kalz a faltaziou (hag a faziou zoken) da zisteurel. Eun diverradur eus ar romant ragistorek imbroudet ganto a vezo kavet war *Anthr.* 1922, pp. 93-128.

(47) *Die Ruinen von Nanmatal auf der Insel Ponape nach J. Kubary*, war *Museum Godefroy*, I, follenn VI, p. 123 (troïdigez c'hallek war *La Nature*, IV, pp. 215, 258) ; Jurien de la Gravière, *Souvenirs d'une station dans les mers de l'Indo-Chine*, war *Rev. des Deux Mondes*, 1873, p. 19 ; De Quatrefages, *op. cit.* pp. 290-1.

(48) An danvez e diabarz ar peuliou-se a zo blot a-walc'h. An diavaez anezo a zo deuet da veza kalet evel maen. J. Verne, *op. cit.* pp. 263 (danevell), 264 (skeudenn) ; De Quatrefages, p. 259, n. 2.



dennet gant ar Saoz Anson (e kreiz an XVIII$^{\text{vet}}$ kantved) hag ar Gall De Freycinet (e derou an XIX$^{\text{vet}}$ kantved). Diouz o founnder e veized pegen stank e oa tudet Tinian gwechall (49).

Poluneziz a oa anezo gounideien-douar eveziek hag ampart en enezennou uheldouarek ha tanveneziek. Hada a raent yam, taro, patatez-c'houek, korz-sukr, h.a. Urz kaer o flantadegou hag o lïorzou, kerkoulz ha kened ar c'haeliou warno ha naetoni o zïez-annez, he deus lakaet souezet ar verdeïdi europat. Al labouriou kanouc'hella ar parkeier ha gwazia an dour-red a weler an aspadennou anezo e Tahiti, er Zeland Nevez hag en enezennou all a ziskouez ervat na oa ket manet war-lerc'h o ijinerez er c'heñver-se. En enezennou izeldouarek ha kouralek e vevent dreist-holl diwar eostou ar gwez-kokos hag ar gwez-bara (50). En eil re hag er re all en em rôent ivez d'ar

(49) *Voyage autour du Monde des corvettes « L'Uranie » et « La Magicienne » sous le commandement de Louis-Claude de Saulces de Freycinet*, taolennou-skeudenni LXXII, LXXIV, LXXV, LXXXI, Skridou De Freycinet eo ar re benna ma hell en em gelenn diouto neb a venn anaout giziou ha doareou enezeg-Variannaïz. Lenn ivez Brating, *Essai historique sur l'archipel des îles Mariannes*, trôet diwar an alamaneg gant Bader. Diwar-benn an enezegou all a Vikronezia : Kabiten H. Wilson, *Relation des îles Pelew*, trôet diwar ar saozneg, 1788 (kenta mouladur), 1793 (eil mouladur) ; D$^{\text{r}}$ Ch. Hercouët *Note sur un archipel peu connu de la Micronésie (Iles Francis, Gilbert ou Kingsmill)*, 1891 ; W. Christian, *The Caroline Islands*, London, 1899 ; h. a. Evit Polunezia ivez, e vefe re hir rei amañ ar roll eus al levriou talvoudusa da lenn. Menegomp hepken : Meinicke, *Die Inselen des stillen Oceans*, 2 levrenn, Leipzig, 1875 ; *Te Pito te Henua or Easter Island* (embannet gand ar *Smithsonian Institution*), Washington, 1891 ; Markuse, *Die Hawaïschen Inselen*, Berlin, 1894 ; Percy Smith, *Hawaïki*, trede mouladur, London, 1910.

(50) Ar gwez-bara a diz o c'hef 18 metrad uhelder, hag

pesketa. Da loened doñv n'o doa nemet kon, moc'h ha yer. Kon a yae eun niver anezo da vevañs gant Poluneziz, nemet ar c'hon-se, a zesaved evit o debri, ne veze rôet nepred kig d'ezo d'o boueta : maget e vezent gant frouez-bara, kraoñ-kokos, iniam ha louzou-kegin all.

Sevenadur Mikroneziz a oa heñvel ouz hini Poluneziz, nemet eun nebeut traou a rôe d'ezañ eul liou dibar : poderez-pri, dilhad-emgann e kerdin, binvioubrezel e dent morgi, eun doare mouneiz hag a zo a-grenn diouto o-unan. Bez' ez oa anezañ tri rummad traou :

1° paterennou gwer menez-tan ha paterennou porselen (en enezennou Pelao) a dalveze da vouneiz-eskemm (*andou*).

o deliou 1 metrad hed ha 50 santimetrad led. Kreñv a-walc'h ez int da dalvezout da glouedennou. Pluskenn diabarz o rusk a vez graet ganti evit aoza danvez dilhad. O frouez (frouez-bara a raer anezo), boulheñvel ha kement ha penn eur bugel, a zo eur meuz founnus, d'ezañ blaz askol-debri Europa. Poazet er fourn, e reont evit bara. War a lavarer, e vije a-walc'h eus teir gwezenn-vara evit darbar a voued eun den hed ar vlizenn penn-da-benn. Ar gwez-kokos int-i ivez a dalv da veur a vad. Krogen o c'hraoñ a ya da ober podou. Ar vouedenn a zo mat da zebri, ha mat da eva an dourenn wenn a zo en o c'hreiz (laez-kokos a raer anezi). An dreujenn a skuilh, pa raer enskejadou enni, eur sabr puilh a zo eun died eus ar gwella (gwin-palmez a vez lavaret anezañ, kerkoulz hag ar sabr digant gwez-datez Hanternoz Afrika ha Mervent Azia). Ar bouchad stoub endro da bep kraoñenn a hell mont da ober kerdin. Gant neudennouïgou diwar an deliou ec'h oberier lanfas ha danvez dilhad. An deliou o-unan a vez implijet evit ober klouedennou, toï tïez, h. a. Ar bikolenn vroñsenn-grec'h oc'h ober beg pep gwezenn-gokos (kaolenn-balmez hec'h ano) a zo anezi eul louzaouenn-debri eus ar gwella, nemet, o veza ma c'hoarvez d'ar wezenn dizeria pe vervel p'he diwilcher, e tremener hep he zrouc'ha peurliesa.



2° peulennou lïestuek a bri poaz degaset er vro ne ouzer ket pegoulz na penaos ha lakaet d'ezo eun dalvoudegez uhel-meurbet. Bez' ez oa, da skouer, gant eur meuriad, eur beulenn evel-se anvet *Baran* hag a veze sellet outi evel eun teñzor-stad.

3° en enez Yap, nepell diouz Pelao, e raed da vouneiz gant tolzennadou aragonell, eun doare maen dianav en enezenn hag a veze aet d'hen kerc'hat da Belao. Seul vrasoc'h an dolzenn, seul uheloc'h he zalvoudegez. Ker pounner e oa hiniennou anezo ma oa a-vec'h daou waz e barr o nerz evit o dougen. Gant-se, e talvezent kentoc'h da vaga lorc'hentez ar binvidien o lakae a-wel dirak o zi eget da aesaat an eskemmadennou (51).

Moraerien dreist e oa Poluneziz ha Mikroneziz. O veza m'edo dianav d'ezo an nadoz-vor, e raent gant ar stered d'en em eeuna a-dreuz d'ar c'heinvor en o merdeadennou da bell. Kanennou o devoa, bet savet a-ratoz evit-se, displeget piz enno kement a oa ret da anaout evit mont eus eun enezeg d'eben. Ar c'hanennou-merdeï-se a dremene, evel ar peb-all eus lennegez eneziz ar Mor Habask, a c'henou da c'henou, eus eur rumm d'egile, hep na vefe nepred kemmet netra enno. Resisted an heñchadur er c'hanennou-se hag ar reiz-tre m'int bet miret dre 'n eñvor a zo lakaet anat gant an darvoud-mañ m'eo bet test d'ezañ Europiz : pa fellas da Garolinaïz, goude eur paouez a zaou c'hant vloaz, adkregi gant o beajou da enez Marian-*Gouaham* (ar greisteisa eus an enezennou Marianna) (52), hen ober a rejont diouz kelennadur o

(51) Deniker, pp. 322-3.
(52) An enezennou Marianna a zo, eus ar C'hreisteiz d'an Hanternoz, Gouaham, Rota, Tinian, Seipan, Anatajan, Sarigan, Asunsion.

c'hanennou-merdeï nemetken, hag e tizjont ar pal d'ar c'henta taol (53).

Dioustaonek e oa ar bagou e boaz gant Poluneziz ha Mikroneziz : aroz ebet d'ezo. Diouz o ment e heller o c'hevrenna etre tri rummad :

1° Ar bagou bihan, eus 3 metrad da 12 metrad hed, warno diou pe deir brec'h-kempouezerez. Talvezout a raent da besketa pe da dreiza tud, loened ha traou a-hed an aod, war ar riblennadou dour sioul gwarezet diouz houlennou an dounvor gant ar c'houralegi. Bez' ez oa daou zoare d'o sevel : *a*) a blenk diwar gwez kokos kevreet war-bouez kerdin graet gant bourell gokos ; *b*) dre zivoueda eur bilprennenn diwar treujenn eur wezenn-vara.

2° Bagou bras, d'ezo eus 12 metrad da 25 metrad hed, warno pemp brec'h-gempouezerez pe ouspenn. Regi an dounvor a hellent, hag ober a raed ganto er brezelerez, er pomperez, er beajerez, en treizerez a enezenn da enezenn pe a enezeg da enezeg. Savet e vezent en hevelep doare hag ar bagou bihan, pe a blenk kenereet, pe eus eur bilprennenn divouedet, adgorziet aliès a blenk war he riblenn.

3° Bagou daougorfek, anezo diou vag stag-ouz-stag dre eul leurenn brenn lakaet a-blaen a-dreuz war c'horre. Gwintet e veze warno peb a wern, outi eur ouel vras tric'hornek graet a riblennadou tennet eus deliou ar gwez pandan, plezennet kenetrezo pe wriet

(53) A. de Quatrefages, *Les Polynésiens et leurs migrations*, p. 102 ; *Hom. fos. et hom. sauv.* p. 407, n. 3. A-zivout ar c'hartennou-douaroniez e prenn bambouz savet gant Marchalliz, Deniker, p. 267 ; Kabiten Winkler, *On Sea-Charts Formerly Used in the Marshall Islands with Notices on the Navigation of these Islanders in General*, Washington, 1901.



an eil ouz eben. Hanterkant den da vihana a helle kaout lec'h war an diouvagou-se. Cook en deus gwelet diouvagou o tougen 144 roeñver, 8 sturier ha 30 brezelour. En enezennou Samoa e weler reou anezo o tougen 15 pe 20 roeñver ha 50 pe 60 treiziad (54).

Ar bagou bihana a oa anezo eur berc'henniez divoutin. Pep tiegez en devoa e hini. Ar bagou bradivoutin. Pep tïegez en devoa e hini. Ar bagou brasoc'h a oa kenberc'hennet gant holl izili eur c'herentiad pe gant daou gerentiad war eun dro. Ar bagou brasa hag an diouvagou a oa perc'henniez ar bennrenerien pe ar meuriad en e bez. Hir ha diaes a-walc'h e oa savidigez ar re-mañ, pa ranked kaout d'he c'has da benn eul labouradeg a dregont den da vihana, bleniet gant pennvicherourien ampart. D'o levia war vor e oa ret skiant, gouzout hag evezia dibaouez. Gant-se e veze bepred eur pennrener da genta levier warno.

Poluneziz ha Mikroneziz a oa rannet ar gevredigez en o zouez etre renkadou, diou, teir pe beder anezo diouz an enezennou. Goulakaet ez eus bet (55) edont rannet etre renkadou kerkent hag ar mare m'o deus staget d'en em skigna dre enezegi ar Mor Habask, ha ne oa deuet gallus d'ezo ar skignadeg-se nemet dre m'edont kenurziet. Gwirheñvel eo moarvat, n'eo

(54) Arthur Grimble, *Canoes in the Gilbert Islands*, war *Journ. of. the R. Anthr. Institute*, LIV, 1924 (renta-kont gant P. Descamps, war *Anthr.* 1924, pp. 593-4) ; A. Shand, *Description of the Moriori Canoes*, war *Transactions and Proceedings of the New-Zealand Institute*, IV, p. 354 *et seq.* ; Barston, *The Maori Canoe*, id. XI, 71 *et seq.* ; Elsdon Best, *Maori Voyagers and their Vessels*, id. XLVIII, 1916 ; P. Descamps, *Le rôle social de la pirogue*, war *Anthr.* 1923, pp. 127-45.

(55) Gant P. Descamps, *Le rôle social de la pirogue*, 1923.

bet gallus pobladeg an enezennou nemet da dud en o c'herz bagou bras. A-hend-all, eun dra da evesaat outañ eo hemañ : e kement enezenn ma 'z eo bet kendalc'het da sevel bagou bras, ez eo padet start ha digeflusk ar renkidigez. An enezennou-se e vez peurliesa an enezennou uheldornaodek ha tanveneziek dre ma paota enno ar gouennou-gwez kefiet-teo, mat da sevel bagou bras (56). En enezennou izeldouarek ha kouralek, er c'hontrol, er re anezo dreist-holl n'eus nemet gwez kokos ha gwez pandan (57), ez eo aet ar renkidigez war laoskaat (58).

Levezon ar verdeadurez e-touez Okeaniz a zo testeniet dre ar bri a veze douget ouz ar saverien-vagou ha dre ar renk dalc'het ganto, da heul, er gevredigez. Enez-Tongaïz a oa kevrennet etre peder renkad. An eil renkad a oa he c'hefridi sevel ar bagou hag an ornaduriou anezo, ar micheriou all o veza tra an diou renkad diweza. E Tahiti e oa rannet ar gevredigez etre teir renkad, an hini ziweza a oa warni pourchas ar roeñverien. Enezeg-Variannaïz a oa kevrennet, int-i ivez, etre teir renkad : uheliz, hanteruheliz, gweriniz. Ar re-mañ a oa harzet outo, a bep hent, sevel er renkadou all ha difennet zoken merdeï. Ar sevel bagou e oa tra uheliz, ha, da zarbarerien en o labour, o devoa hanteruheliz (59). En Hawaï, e rae ivez ar saverien-vagou ar renkad kenta, hag e veze renet ar beajou da bell gant ar

(56) Ar ouenn brizieta gant Okeaniz eo ar gwez-bara.

(57) Ar gwez pandan ne zereont ket ouz ar saverez-bagou. Eus kef hirvoan ar gwez-kokos, a-hend-all, n'eur evit tenna nemet eur planken hepken.

(58) P. Descamps, *op. cit.*

(59) J. Verne, *op. cit. III*, pp. 263-4, o venega De Freycinet.



veleien, lakaet ma oa n'oa nemeto o kaout anaoudegez a-walc'h evit en em heñcha a-dreuz d'ar c'heinvor diouz ar stered. En enezennou Markizez, e-lec'h n'oa ket eus ar saverien-vagou ar renkad-tud kenta, e helle koulskoude eur mailh a saver-bagou beza degemeret er renkad-se, hini an datoueien (60).

Er Zeland-Nevez, bet aloubet gant Poluneziz diouz Melaneziz, e oa aet war vuiaat ar renkadou, hag i o startaat war eun dro, ken ma oa anezo doareou kastaou, dic'hallus d'eun den, diouz reiz, sevel eus ar re izela d'an hini uhela. Betek c'houec'h renkad a nivered eno :

1° *ariki*, ar roueed-veleien, a selle outo o-unan hag a veze sellet gant an holl evel doueed aet da dud.

2° *tana*, izili ar c'herentiadou roueel.

3° *rangatira*, an uhelidi.

4° *tutua*, anezo tud heñvel a-walc'h ouz bourc'hizien Europa e-pad ar Grenn-amzer.

5° *ware*, ar werin.

6° *tuarakareka*, ar sklaved (61).

A-unan emañ an holl veajourien evit lavarout e oa ar bennrenerien hag an uhelidi, e-touez Poluneziz ha Mikroneziz, mentekoc'h, brasoc'h ha kreñvoc'h peurliesa eget tud ar renkadou all (62). Tud ramzel zoken a gaved en o metou. Brezelourien gadarn e oant, gourdonet diouz an armou ha diouz pep doare

(60) P. Descamps, *op. cit.*

(61) Thomson, *The Story of New-Zealand*, I ; De Quatrefages, *Hom. fos. et hom. sauv.* p. 451.

(62) Kalz a veajourien a lavar ouspenn e vezent speredekoc'h ha splanngroc'henekoc'h. Nemet e hellfe beza andoniet al lavaradenn-mañ er rakvarniou diwar-benn renk ha liou-ken a oa gant an danevellourien kentoc'h eget en eveziadennou graet e gwirionez ganto.

c'hoariou-kreñv : gouren, neuï, poc'hana, lammout, redek, h.a. En enezennou Marianna, e ranke pep paotr diskouez e c'houested er c'hoariou-se kent dimezi. Abred e veze graet an unaniezou, etre pemzek hag eitek vloaz evit ar baotred, daouzek ha pemzek vloaz evit ar merc'hed, ha froüezus-kenañ e oant. N'oa ket dibaot gwelout tïegeziou, enno betek 22 bugel diwar an hevelep mamm (63). N'eo ket souez gant-se m'edo o founnaat dre-holl ar boblañs. Er bloaz 1778, e lakae ar c'habiten Cook poblañs Hawaï da dri c'hant mil a dud, hini ar Zeland-Nevez da bevar c'hant mil, hini Tahiti da zaou c'hant daou-ugent mil. Ar boblañs-se, daoust d'ar sïou fall a gaved enni evel e kement poblañs all war an Douar ha da varbarelez darn eus he giziou, a oa evelato gant ar re hoalusa o doa kejet outo beajourien Europa en o ergerzadennou dre ar bed tro-dro. Tud speredek ha kalonek e oa Poluneziz ha Mikroneziz dre vras. Donezonet-mat e oant e meur a geñver, ken douget d'an embregerez ha d'an trevellerez ha ma oant trôet d'ar varzoniez, d'ar c'han, d'ar sonerez ha d'an ebatou (64). Reuzius d'ezo e pep giz eo bet

(63) J. Verne, *op. cit.* III, p. 262, o venega De Freycinet.

(64) Mariner, *An Account on the Natives of the Tonga Islands* ; W. Ellis, *Polynesian Researches during a Residence of Nearly Six Years in the South Sea Islands*, London, 1829 (kenta mouladur), 1832 (eil mouladur) ; Horiato Hale, *United States Exploring Expedition during the Years* 1838-1842, levrenn IV, *Ethnography and Philology*, Philadelphia, 1846 ; G. Grey, *Ko nga moteata me nga hakirara o nga Maori*, Wellington, 1853 ; *Polynesian Mythology and Ancient Traditional History of the New-Zealand Race*, 1855 ; J. Rémy, *Ka Moelolo Hawaï : histoire de l'archipel hawaïen*, 1862 ; W. W. Gill, *Myths and Songs from the South Pacific*, 1876 ; A. G. Caillot, *Les Polynésiens orientaux au contact de la civilisation : mœurs,*



donedigez Europiz. War-lerc'h ar veajourien genta, ne oa anezo nemet dizolôerien-vroiou ha digorerienhentou, e teuas da blava war enezennou gwenvidik ar Mor Habask (65) a bep seurd livastred eus ar Ouenn wenn, krankaletaerien, marc'hadourien, skraperien, kantreïdi hep ti nag aoz. Skoueriet euzus eo bet Okeaniz ganto, kontammet ha breinet doun en o c'horf hag en o ene. Hogos ken drastus all eo bet d'ezo donedigez an dud a youl vat, hogen re alïes striz-speredek, misionerien (protestanted ar pep muia anezo) ha kargidi, ar re-mañ kaset gant Stadou bras Europa hag Amerika o doa graet o mad eus gwanded Okeaniz evit astenn o beli war o bro. Gant ar re-se e voe Poluneziz ha Mikroneziz skoliet, kenteliet, gourdrouzet, renet-direnet, reolennet-start, e pep giz, a-dreuz hag a-hed, evel pa vije bet anezo, neket tud en o oad, hogen bugale. Graet e voe d'ezo kemma en-holl-d'an-holl o doare-beva. Difennet e voe outo gouren, c'hoari, ebatal, korolli (66), dougen gwiskamant o bro (67), sevel tïez giz o zadou zoken (68).

*coutumes, religion*, 1909 ; W. D. Westervelt, *Legends of Old Honolulu Collected and Translated from the Hawaïan*, Boston, 1915 ; N. B. Emerson, *Unwritten Literature of Hawaï : the Sacred Songs of the Hula, Collected and Translated*, 1919 ; R. W. Williamson, *The Social and Political Systems of Central Polynesia*, 3 levrenn, 1925. H. a.

(65) Abaoe derou an XIXvet kantved dreist-holl.

(66) Protestanted, e lec'hiou-zo, a zo aet betek difenn ouz Poluneziz mont er-maez goude kuzheol.

(67) Ar brotestanted eo o deus rediet merc'hed Polunezia da wiska ar sae vilginet-hir, ledan-ledan, « modest » (gouez d'ezo), hogen iskis ha lu, o laka heñvel ouz peb a gloc'h. E Papeti, kêr-benn Tahiti, dougen ar *pareou* a zo bet difennet gant ar gouarnamant gall. Beza rediet da wiskamantou ha n'int tamm ebet diouz temz-amzer o bro en deus pouezet eus ar c'henta war ar c'hleñvedou-skevent d'en em astenn e-touez Poluneziz.

(68) Goudoriou fresk hag avelet, o tereout ouz temz-amzer

Dre bep hent ez eo bet klasket o lakaat da ziskregi diouz o c'hredennou, o giziou, o yez (69). Hualet e pep giz, aet da breiz taol-distaol etre ar fallagriez hag ar striz-speredegez, e voe torret en Okeaniz pep levenez-vuhez ha pep nerz-kalon. En em rei a rejont d'al leziregez, ha, kement ha ma hellent, d'an orged (o si fall brôadel), hag ivez d'an alkoolerez bet desket d'ezo gant ar sevenidi. E-mesk tud digalonekaet ha dinerzet evel-se, e reas ar c'hleñvedou eur reuz eus ar gwasa : kleñvedou nevez, dianav da Boluneziz-wechall, bet hadet founn er vro gant Europiz, evel an naplez, an tizig-yen, ar vrec'h, ar ruzell, ar grip ; kleñvedou koz, bet anavezet gant an tadou, nemet da stank ez ejont, eus rouez ma oant, evel al lorgnez hag an olifantegez. Ar mervent a yeas war greski en eun doare spontus, e-keit m'edo ar ganedigeziou war vihanaat betek paouez, koulz lavarout. En Hawaï, war 80 maouez a ouenn ar vro priedet-reiz, ne gave e 1857 ar c'habiten Delapelin nemet 30 hag a oa bugel d'ezo (70). Er Zeland-Nevez, er bloaz 1859, war

ar vro, e oa tïez Poluneziz, savet ma oant a glouedennou hag a zeliou kokos. Europiz o deus degaset e Polunezia ar c'hiz da sevel tïez gant plenk sapr ha follennou houarn gwagennet, deut a-frejou bras eus a bell-vro. Ar seurd-se er broiou trovanek n'int ket lojeiz, hogen boestou tomm-moug. Hogen, aet eo ar C'hallaoued betek redia dre lezenn Poluneziz en enezennou-zo (evel ar Markizez) da ober o annez en hevelep tïez. Ac'hano eur penn-abeg all d'ar c'hleñvedou-skevent d'en em astenn, Alan Gerbault, *op. cit.* p. 152.

(69) Ar C'hallaoued, en enezennou a Bolunezia aet dindano, a ra evel e kement lec'h m'o deus taolet o zroad. Er skoliou savet ganto e vez desket da Boluneziz vihan, a-gevret gant ar galleg hag ar *Marseillaise*, istor ha douaroniez Bro-C'hall. Ger ebet d'ezo eus istor ha douaroniez Polunezia, A. Gerbault, pp. 118-9.

(70) E. du Hailly, *Expédition du « Petropawlosk »* war *Rev. des Deux Mondes*, miz eost 1858.



unnek pennrener pe vibien a bennrenerien dimezet en hevelep meuriad ne oa nemet unan ha bugale d'ezañ (71). E bae Taio-Hae, e Nouka-Hiva, en deus gwelet ar c'habiten Jouan niver tud ar c'harter o koueza en eur ober tri bloaz eus a 400 da 250, hep ma vije gallet kaiera a-hed ar prantad-se muioc'h eget 3 pe 4 ganedigez (72). Pa eñvorer kement-se holl, ne vezer ken ker souezet gant an digresk sebezus a zo bet war Boluneziz abaoe kant hanterkant vloaz. En teir enezenn hon eus meneget uheloc'h an niver lakaet-da-veza eus o foblañs d'ar mare m'edo c'hoaz ar ouenn boluneziat e barr he brud, Hawaï, ar Zeland-Nevez ha Tahiti, ez eo diskennet Poluneziz da 30.000, 40.000 ha 7.000 penn. E Nouka-Hiva, ar boblañs, lakaet da veza 16.000 a dud gant ar Rusian Krusenstern e 1804, a oa aet da 600 e 1925 (73). Ar ouenn a drevadennas da genta inizi ar Mor Habask a hañval beza barnet d'ar maro, ha kemeret e vez muioc'h-mui he lec'h en he bro end-eeun gant Europiz, Sinaïz ha Japaniz.

(71) Colenso, *On the Maori Race of New-Zealand*, war *Transactions and Proceedings of the New-Zealand Institute*, I, 1860.

(72) *Archipel des Marquises*, war *Rev. coloniale*, 1858 ; De Quatrefages, *Hom. fos. et hom. sauv.* p. 420.

(73) A. Gerbault, *op. cit.* p. 147.

# An Aotrou Emil Ernault

Marvet eo e Sant Brieg d'ar 5 a viz Genver. Mont a rae war e 86 vloaz, peogwir e voe ganet en hevelep kêr e miz Gouere 1852.

Eun hir a vuhez gouestlet betek an diwez d'eur studi dibaouez eo bet hini an Ao. Emil Ernault. Aet oa da labourat e bureviou ar prefeddi e St Brieg, pa fellas d'ezañ kenderc'hel gant e studi ha mont kentoc'h war-du ar gelennadurez. Eur wech aotreeg, e kelennas ar yezou estren, saozneg hag alamaneg, e skol Sant Charlez. Eur yalc'had en devoe da c'houde evit mont da Baris da skol an Uhel-Studiou. Unan eus e gelennerien eno a voe an Ao. Gaidoz, diazezour ar *Revue Celtique*. Mont a reas ivez da Skolaj Bro C'hall da selaou kenteliou an Ao. d'Arbois de Jubainville, eur c'heltiegour brudet. Aes a-walc'h merzout ez oa trôet-krenn e spered war-du ar studiou keltiek a-benn an amzer-se. E dezennou evit an doktorelez en dije karet sevel war danveziou o tenna d'ar yezoniez keltiek ; ne voe ket aotreet avat d'hen ober. Mont a reas da Skol Veur Poitiers evel kelenner war lennegez ha kustumou Hellas. Ober a reas eno ouspenn, betek 1894, kenteliou-dired war ar yezou keltiek.

Adal ar poent-se eo bet e vuhez hini eur c'helenner skol-veur oberiant, o kas da benn, war eun dro gant al labour micher, eur steudad labouriou all o pledi

peurvuia gant tachenn peuz-difraost ar brezoneg. Deut er-maez a garg, eun dek vloaz bennak a zo, e teuas da chom da Sant Brieg. Kenderc'hel a rae, daoust d'an oad, gant e labouriou. Eilet ez-akuit en deus an Ao. Vallée, war eun dro gant Meven Mordiern, da sevel ar Geriadur bras Gallek-Brezonek embannet e 1931.

Eur roll eus labouriou an Ao. Ernault a roio, a gav d'in, da intent gwelloc'h eget kement tra a c'hellfen lavarout, doare hag ec'honder e ouiziegez war dachenn ar yezoniez.

1883. *Etude sur le dialecte breton de la presqu'île de Batz.* Saint-Brieuc.

1885. *Etudes comparatives sur le grec, le latin et le celtique : I, la voyelle brève « ou ».* Poitiers.

1886. *Du parfait en grec et en latin.* Paris.

1886. *De Virgilio Marone, grammatico Tolosano.* Paris.

1888. *La Versification Homérique.* Poitiers.

1888. *Mystère de Sainte Barbe,* tragédie bretonne. Texte de 1557, avec traduction française, introduction et dictionnaire étymologique du breton moyen. Paris, librairie Thorin.

1890. *Le Menhir du Vieux Poitiers.* Paris, Champion.

1894. *Manuel d'ortografe française simplifiée,* Paris.

1895-96. *Glossaire Moyen-Breton,* 2 volumes, 2e édition. Paris, Bouillon.

1897. *Petite grammaire bretonne,* St-Brieuc.



1901. *Etudes sur la langue bretonne :* épenthèse des liquides.

1901. *Etudes sur la langue bretonne : Notes d'étymologie ;* 3 volumes.

1903. *Notes sur Victor Hugo,* Poitiers.

1903. *Gwerziou Barz ar Gouet,* poésies bretonnes et françaises, airs notés, St-Brieuc, Prud'homme.

1904. *Dictionnaire Breton-Français, dialecte de Vannes.* Vannes, Lafolye.

1906. *Le Mot Dieu en breton.* Saint-Brieuc, Prud'homme.

— *L'Ancien Vers Breton.* Paris, Champion.

1914. *Le Mirouer de la Mort,* poème breton du 16e siècle, traduit et annoté. Paris, Champion.

1925. *Manuel pour l'étude du français par les Bretons.* St-Brieuc, Imprimerie Moderne.

1927. *Geriadurig brezonek-gallek.* Saint-Brieuc, Prud'homme.

1928. *Sur l'histoire du breton.* Saint-Brieuc, Prud'homme.

1929. *Causeries linguistiques d'un Haut Breton.* St-Brieuc, Presses Bretonnes.

1932. *L'Ecole Unique du breton.*

1932. *Sur le Français du Canada .St-Brieuc,* Presses Bretonnes.

1935. *Yalc'h Wilh.* Paris, Figuière.

1937. *Mojennou brezonek koz ha nevez gant eun droïdigez c'hallek.* Prud'homme, St-Brieg.

Er roll damglok-se n'em eus ket gallet menegi ar

studiadennou niverus embannet gant an A. Ernault er *Revue Celtique,* diwar-benn ar brezoneg-krenn peurvuia. Aes d'hol lennerien merzout pegen ledan edo gouiziegez an Ao. Ernault war an dachenn-se. Moarvat eo bet an hini en deus dastumet an anaoudegez spisa ha douna war an amzer-se eus istor hor yez. Setu perak, daoust d'an doujañs am eus evit eñvor an den gouiziek aet da ene, pe gentoc'h en abeg d'an doujañs-se zoken, e rankan menegi ar gerseenn meur a wech santet ganen ha klevet gant re all. An Aotrou Ernault oa an hini n'eus nemetañ a c'helle sevel evidomp eul *Levr Dourn evit Studi ar Brezoneg Krenn,* a ra kement a ziouer d'eomp. E gortoz edod ivez d'e welout o kreski gant eur stagadenn ar *Geriadur Gerdarzel eus ar brezoneg krenn,* embannet gantañ da heul *Mister Santez Barba.* Rak studiet piz en doa ar skridou krenn-vrezonek kavet gant an Ao. Gourvil pa lakaas an dourn war dourn-skrid *Geriadur* an Tad Le Pelletier, eun trizek vloaz bennak 'zo. N'eus forz pegen oberiant e ve bet buhez eun den gouiziek e gwirionez, e chom atao, pa vez aet diganeomp, eur c'heuz divent d'ar ouiziegez aet da get p'eo ken diaes da zastum. Ha dibaot a-walc'h e vez ar furcherien evel an Ao. Ernault an hevelep re a stag da gendeuzi, e levriou aes da dizout evit an deskerien, ar pep reta eus ar skiant pennaouet ganto war dachennou diziraezus evit an darnvuia ac'hanomp.

ABEOZEN.



# NEDELEG AN HAÑV

Eur gwall devez e oa bet evit ar vousedigou. Echuet ar skol anezi o doa bet amzer e-pad an abardaez da redek ar girzier, da furika er porziou evit samma ganto an drez, an drein, pep bodig keuneud dilezet evit ma vije a-benn an noz ar savadur-se en e sav : tantad sant Yann.

Gouezet o doa distanka ar riboulou ha mont betek e kichen an ti-forn da glask eun hordenn strouez bennak. Lakaet o doa ar merc'hedigou, entanet gant ar c'hoant ober evel ar baotred, da gas ganto o lod.

— Me an hini eo a lakaio an tan e-barz, eme unan, gouestoc'h eget ar re all, en eur dreuzeuliat.

— E peseurt tu e vo c'houezet ? a hopas daou pe dri.

— Ar re-mañ n'int ket fur ; diouz tu an avel evel just...

Diou blac'hig eun tammig savet a lavare an eil d'eben e kavent an dra-se eun tammig amzere.

— N'eo ket echu, berniit c'hoaz, eme eur vouez all. Alo ! hast afo 'ta te ! » Hag e voe kaset ar friou-lous da furcha adarre dre ar girzier hag ar gwenodennou, hag ar re all, ar re vrasoc'h, a reas ar bern en aod, war an ero, evel bep bloaz, ganto en o genou bep a damm mat a sigaretenn « butunen marmouz », evel ma reer eus ar bleun-kistin-se moullet en eun tamm paper kazetenn, peadra da gregi d'eoc'h en ho kourlañchenn. Meur a hini a oa

a ziswenne en eur sellout ouz an tantad ha tenn e kavent chom hep ober implij evit c'hoaz eus an alumetez a oa ganto en o godell. Hag evit en em dapa e vernient traou a bep seurt.

— C'hañ ! eun tantad brao a vo. Hag e sklerijenno. Kras ar c'heuneud.

— Ret awalc'h eo kaout eun tammig moged hag eun tammig c'houez evit ma vo kaset ar c'helou.

— Bezin !

Ha pep hini d'ar rasklenn da zastum ar bezin deut gant al lano, hag e sammjont ivez pep tra all a zegoueze evelse evel eur prof : tammou koad, boteier ler koz ; uheloc'h c'hoaz e savas ar bern gant ar gwiskad-se war c'horre.

Hag evel ma oant bet skuizet gant ar vec'h — ha n'o doa ket bet da vont gant ar saout en devez-se —, ez en em astennjont a stok o c'horf war dirien an ero, o fri da c'houesa an douar, da c'houesa kement frond mezvus a sav diouz al letonenn-se, mezvusoc'h eget c'houez ar merc'hed zoken evit eur paotr pemzek vloaz, hag e teue soñj da veur a hini eus ar mare ma veze astennet o fenn ganto e barlenn o mamm, eun amzer a oa, keit ha ma taoled evez da welout ha n'o doa ket a laou en o fenn goude debri re a vouar-du ; hag e oa evel ma vije en em vodet holl c'houezou ar bed aze war an dirienenn-se, dirak ar mor a c'holoe an traez aour. Ha pa oant mezvet a-walc'h ez aent kuit o-unan, pe daou-hadaou, d'an daoulamm, hag e raent dek tro warno o-unan, evit an dudi da welout neuze pep tra o trei en-dro d'ezo en eur c'horoll ken na strako an heol hag al loar, evit koueza a stok e gorf d'an douar, gwelout ar bed oc'h eilpenn, ha lezel neuze ar badi-



nell da dremen ; ha pounner e benn hag e zivesker, sevel da genta kreiz e gorf, sellout dre wask e zivesker ouz eur bed all, ken flamm ha ken disheñvel diouz an hini boas ma skrabe tour s. Yann an oabl dislivet evel evit ober hillig d'ezañ, hag e saflike al lec'hid gant pep buhez a oa ennañ, ha war ar mor zoken e tride a-wechou eur rizennadig melen pe glas-gwer, hag e oa aze tri gwelan o vont gant kas an dour, sounn o fenn, didrouz, diflach, ken na daolent evez : ha neuze ober eun hanter-tro hir, neui en eun doare diheverz d'o c'hoch koz hag en em lezel adarre da heulia kas an dour evel spesou. War eur roc'h, ma neuñve ar bezin tro-dro d'ezi, du-holl e oa eur morvaout o sellout outo da vont. Anavezout a raent kement-se holl, petra oa eur gwelan, hag eur morvaout, hag eur c'hefeleg-aod, nemet gwech ebet n'o doa bevet evelse, an traou-se pa selled outo, e benn d'an traoñ, dre wask e zivesker. Neuze e savent, hag e raent eur sell ouz ar gêr, kuzet e-touez ar gwez evlec'h ; trôet e oa liou ar gwez hag an tiez ; distabil e oa c'hoaz kerzed ar baotred, hag e teue betek enno c'houez ar vogedenn-se a sav sounn hag a chom goudeze da blava evel ma vije eur volz diwelus o virout outi mont uheloc'h. Ha da heul ar c'houez-se e teue d'en em veska gant holl c'houezou an ero hag an aod c'houez an ognon o rouza en amann, seblant a lip-e-bao evit koan...

Digor e oa pep kalon, pep tra a gomze kreñv evel ma n'en doa graet araok. Ar gwez, ar mor, al loened int ivez o doa kavet ar gomz, hag an dud, an dud o doa da lavarout traou a oa kemend-all en tu-hont d'ezo ma vadinellent pa soñjent enno.

Rak e oa an deiz hira eus ar bloaz, ha ne zeue ket

an noz, hag edod o vont da dantad sant Yann en deiz-se.

* * *

En noz.

Daou zourn a glaskas daou zourn all, hag o stardas. Daou lagad a glaskas daou lagad all, ha daoust ma ne weljont nemet eur sked en deñvalijenn, hag holl stered an oabl o leñva en eur c'hlemvan hir, e santjont eun aezenn domm o sevel diouto, ha ne glaskjont netra 'bet mui. Start ha sur e oant evel ma vez start ha sur ar mor deveziou 'zo.

C'hoant a zeuas d'an den yaouank starda ar plac'h yaouank etre e zivrec'h, pokat d'ezi hag eva war he muzellou blaz ar stered. Ne gredas ket. Start ha fetis e oa evel an neñv pe ar mor, ha ne voe ket rannet e galon gant an dra-se. Nemet e chome krog e daou zourn, a grene, hag e klaske daou lagad.

— Komprenet hoc'h eus ?

— O ya ! deuit warc'hoaz.

Hag hini ebet n'en doa komprenet. Ha bremañ edont daou dindan an oabl, nerz en o diabarz, hag a bep tu e oa preñved-lugernus ouz ar girzier evel goulaouennouigou yen eur bed all ma vez warnañ eur vuhez disheñvel diouz an hini a vez war hon hini-ni, eur vro a garantez ma luc'h enni pep bleñchig ha pep delienn en doare-se deveziou a zo.

En em heuliet o doa hep gouzout d'ezo. O ! burzudou ar c'himiad ! hag edont en em gavet.

— Amañ e choman hizio.

— A ya.

Hag e unan, skañv e galon, e pignas ar paotr yaouank betek Rozprannou. Eun aezennig a fleure



ar gwiniz. Er c'hroazhent ne oa den ebet ken. Divogedi a rae c'hoaz al ludu hag ar meinigou a oa atao en-dro. Ne gontas ket pet a oa. Aet e oa an dud da gousket. Dibrenn e oa chomet an nor evitañ. Mont a reas didrouz en ti, ha d'e wele, leun a levenez.

* * *

E Rozprannou ne veze ket a dantad, nemet evit ober ar c'hiz ez aed d'ar c'hroazhent gant re ar C'hleger. Herve en doa kavet gwelloc'h diskenn d'an aod. Aze e veze tantad, e veze pedet, e veze c'hoarzet, aze e oa rummou e-leiz, aze e tregerne ar moueziou dreist an dour betek an tornaodou pell, ha dreisto, hag e teue an hekleo en-dro, dounaet, kemmet son ar vouez. Herve a ouie e oa c'houez vat gant louzeier an ero hag ez eo dounoc'h an trivliadou dirak ar mor.

Flamminat a rae an tantad, c'houezet gant Kaour goz ha neket gant unan eus ar vugale — nemet e ouie ar re-mañ ar boaz : d'ar c'hosa, hag e kave an holl kement-se dereat, zoken ma ranne eun tammig o c'halon mous, ar pez a rae d'ezo en em dapout gant bodou lann entanet, c'hoari an dro ha brocha a bep tu. Neuze e save ar flamm hag e rankent tec'hout evit mont da c'hoari da lec'h all ; ken na veze skandal : « Bremaik ! », gant aon ne vije lakaet an tan er c'harz kras, gleb e oa bet koulskoude mezeven, nemet e rank ar vugale chom sioul ha tevel, evel ar re vras int ivez, ha furoc'h.

Strakadeg, c'houezadeg. Ha pa lammas ar flamm uhel dre wask ar bezin, pa ruzias al lec'hid, hag ar mor larkoc'h, hag al lennad dour arc'hlas etre an

ero hag ar parkeier, e rankas pep hini pellaat kement e oa leun a wrez an aer tro-war-dro. Du-hont e weled tantadou all o sevel. E kichen chapel sant Yann e kleved tennou : ar vugale o c'hoari gant fuzeennou, hag e lintras eno ivez eur flammenn dan dre wask ar gwez, hag e kreskas, hag e steredennas. Pelloc'h eun all a savas, tan ha moged ha youc'hadeg ha bep ar mare e veze pep tra sioul ken trumm, trawalc'h evit ma vije klevet ar c'hefeleged-aod, trabaset gant kement-all a dan hag a youc'hadeg, ha nec'het ivez marteze gant an deiz-se na felle ket gantañ paouez, o lezel o c'hlemm, ar c'hlemm hir a zo o hini. Eun hordenn a ruilhas diwar c'horre ar bern evit beza pulluc'het, hag en eur strakal e troidellas kuit evel balafenned tan da vont da bokat d'ar stered, bochadou elev, a steuzie en oabl ken teñval ouz ruzder an douar. An avel-uhel a gase ar moged etrezek ar mor, ha damziheverz e oa c'houez ar bezin o tevi.

Ouz ar sklerijenn-se, an dud a oa d'ezo dremmou n'o doa kemeret gwech ebet. Hag o daoulagad, dubras, a oa enno holl zouster hag holl spont an teñvalder edont o sellout ennañ ; hag ar re aet koz a c'houneze adarre eur yaouankiz nevez, hag ar re yaouanka a zeue da veza azo souezus dirak an aberzse bepred nevez da roue an deiz, ha diwar neuze e komprenent muioc'h eget n'o doa komprenet gwech ebet betek neuze. Hag ar vugale, bet skuizet en deiz, ha re yaouank da gompren touellerez an holl, a selle int-i ivez digor-frank o daoulagad, hag ec'h event hep her c'hompren kement c'houez a save diwar an douar.



*
* *

Herve a selle ouz an tan, hag ouz pep tan o sevel a bep tu, hag ouz ar gwez a guze Rozprannou, war an dorgenn da welout ac'halen. An tantad-se a oa evel eur bed nevez drezañ. Ne oa nemet an dremmou er sklerijenn, hag an dud chomet en adreñv n'o gweled ket, nemet e ouied e oant eno hag e oa o anal o veva tro-war-dro. Ar burzudou a oa eun dra reiz en devez-se.

— Piou hennez a zo aze hirio ?

Nevez treuzet en doa Herve ar c'helc'had sklerijenn fiñvus ha ruz. En em c'houlenn a rae, hep gouzout perak, piou n'e anaveze ket.

— Hennez ? niz Lan Rozprannou.

— Veig Gwivarc'h, c'houi oar. E dad...

Mont a reas ar paotr yaouank da azeza pelloc'hik en eur c'horn. Perak edod o komz diwar e benn ? E penn pella an ero edo.

En e gichen e welas daou lagad o lugerni, ruziet gant an tan. Daou lagad a selle outañ, hag en adreñv ne oa nemet teñvalded leiz evel an aezenn. Bez' e oa eno ouspenn diaraok eur vroz ha daou zourn o frika eur c'heotenn bennak.

— Piou ez oc'h-c'houi ?

Eur fourrad-avel a lakaas ar c'harz da grena hag al lennad dour arc'hlas da friza, hag an tantad da strakal.

— Ne ouezit ket, piou oun-me ?

Hag e sellas hi outañ. Neuze e ouezas piou e oa ha pelec'h en doa he gwelet : pell a oa, deiz o fask kenta marteze.

— Eo !

— Me 'm eus soñj ac'hanoc'h-c'houi ivez...
O daoulagad a drugarekaas. Soñjou ar paotr yaouank a deñvalaas.
— Eun dra a garfen gouzout, emezañ, abaf eun tammig.
— Petra eo ?
— Hoc'h ano.
— Va ano ? Naig !
— A ya !
— Me oar ho hini, emezi.
Eur mare a dremenas adarre hag e lavaras heñ hep ret hag evel gant keuz :
— N'eo ket eun ano brao, va hini.
— Pep hini en deus e ano, ha mat evel m'emañ, emezi.
— Eun dra a garfen gouzout c'hoaz, emezañ.
Hag e lavaras :
— Amañ emaoc'h o chom bremañ ?
— Nann, n'emaoun ket o chom amañ ; er vourc'h.
Hag evel ne lavare ar paotr yaouank netra, nemet soñjal :
— Eun devez bennak amañ e ti vamm-goz.
Herve a ouezas gwelloc'h neuze piou e oa. Kaour a oa he zad-koz, hag Anna ar Run he mamm-goz. Kaour eo en doa c'houezet an tantad-mañ. En o zi gwenn edo o chom bremañ evit eur pennad. Diwar an hent, en eur vont e-biou, e c'helle eun den gwelout kouevr spuret mat an horolaj o luc'ha. Herve a anaveze an daou goz-se ken grif ha ken kempenn.
— Amañ oun bet o chom eur pennad pa oan bihan, emezi.
— Me 'zo e Rozprannou, e ti Lan, eme ar paotr yaouank. Eun eontr eo d'in.



Nemet n'edo mui e soñj gant ar pez en doa lavaret. Nijet e oa e spered meur a vloaz en araok, pa veze bemdez e-pad ar retred er sekreteri o teski lenn promesaou ar vadiziant a-benn « devez kaer e Bask kenta ». Ar voused all a oa pignet da sellout outañ dre wask barrinier houarn ar prenestr. Neuze an aotrou kure a lakaas war benn ar paotr Herve e voned beleg ; ar voused a c'hoarze hag a youc'he d'ezañ, ha heñ a ruzias, ken abaf ma ne reas mui nemet « chaoka yod » e-pad lennadenn an devez-se. Devez e bask, e lennas fraez ha sklaer dirak an holl. Neuze e oa tro ar plac'hig a oa bremañ dirazañ.
Adalek ar mare-se ne oa mui netra etrezo. Heñvel e oa da Herve anavezout Naig Kalvaren pell bras a oa.
Kenta ma taolas evez, edod o lavarout ar grasou, o pedi santez Barba d'hon diwall diouz an tan hag ar gurun.

*
* *

Setu petra a voe nozvez tantad sant Yann, Nedeleg an hañv, evit Herve er bloavez-se, unan eus ar bloaveziou hag a gontas en e vuhez-den.

D. K. KONGAR

(Pennad tennet diouz eur romant da veza embannet diwezatoc'h)

# OBER
## a sav eun arnodenn

Kelou a zeu d'imp a-berz « OBER » eus eun arnodenn nevez, daou zerez enni, anvet « An Trec'h ». Setu amañ ar reolenn :

TREC'H KENTA :

1. *Danvez* (danvez eil skol OBER).

*a*) Yez : eul levr da studia : Santez Dahud.

*b*) Istor Breiz : amzeriou kenta ha rouantelez Vreiz.

*k*) Douaroniez : torosennadur, kêriou, stêriou, meneziou ha rannadur Breiz e nao eskopti.

2. *Goulennou* an arnodenn :

*a*) Dre skrid :

Skrivadenn ; goulennou-yezadur ; eur pennad da sevel e brezoneg.

*b*) Dre gomz :

Lenn eur pennad el levr merket da studia.

Displega geriou, reolennou, danvez ar pennad-se.

Istor pe zouaroniez.

TREC'H MEUR.

1. *Danvez* (Danvez trede skol Ober).



*a*) Yez : yezadur Roparz Hemon ; troiou-lavar ; istor berr lennegez Vreiz.

*b*) Jedoniez.

*k*) Istor Breiz adalek diwez rouantelez Vreiz betek feur 1532.

*d*) Douaroniez : Pinvidigeziou Breiz ; anoiou broiou ar bed hag an dud a zo o chom enno.

2. *Goulennou* an arnodenn :

*a*) Dre skrid :

Sevel eur studiadenn war eur pennad-skrid. Trei e brezoneg eur pennad gallek, saoznek, alamanek pe italianek hervez c'hoant an arnodennad.

Kudenn-jedoniez.

*b*) Dre gomz :

Lenn eur pennad pe e brezoneg reiz ha diaes pe e brezoneg Gwened, pe e brezoneg direiz.

Displega al lennadenn.
Istor ha douaroniez.

An ARNODENNOU

1. *Koulz arnodenni.*

Eur vodadeg-arnodi a vo bep bloaz e-pad miz eost en « Herberc'hti » e Loperc'hed.

Bodadegou all a vo savet pa garo an arnodennidi, gant ma vo : 1° daou o c'houlenn, 2° graet o goulenn eur miz a-raok.

2. *Arnodennidi.*

N'eo ket ret heulia skol OBER evit tremen an arnodenn. — Adalek Pask 1938 e vo kaset d'an neb

o goulenno « Kenteliou OBER » war follennou, holl a-stroll (15 lur pep skol).

N'eo ket ret tremen an *Trec'h Kenta* evit gallout tremen an *Trec'h Meur.*

Ar Simbolidi a zo sellet evel Trec'hourien. Kelennerien OBER ivez, ha kement hini a raio eul labour talvoudus e brezoneg reiz, ma ra e c'houlenn.

D'ar re o devo bet an *Trec'h Meur* — d'ar re o devo bet an notennou uhela da genta — OBER a glasko tiegeziou na vez komzet enno nemet brezoneg evit ma teskint yez ar bobl.

Evit an holl *Drec'hourien,* e-pad an hañv, bodadegou-kelenn ha beajou-studi (war an douaroniez, an istor, an arz h.a...) a vo savet.

Eur vreuriez : « *Breuriez an Trec'h* » a zo savet etre ar re eus an *drec'hourien* a raio le :

da zougen dalc'hmat an arouez : *Heol an Trec'h ;* da gomz brezoneg gant ar re a zoug an arouez.

3. *Arnodennerien :* Kannaded a-berz OBER.

*a*) a evesaio ar skrid hag hen kaso da gelennerien OBER da reiza (ar skrid ne vo biken reizet gant an evesaerien).

*b*) a lakaio tremen an arnodenn dre gomz hag a verko an notennou roet ganto, hag an eveziadennou o devo graet.

War ar reoladur-mañ, n'hello netra beza kemmet nemet gant asant dre skrid an diou dredereenn eus kelennerien OBER.

OBER, 30, rue de la Corderie,
Douarnenez, Finistère.



Notenn. — Bez' e vo eta e Breiz, diwar vremañ, diou arnodenn kichen-ha-kichen : « *Ar Simbol* » diouz eun tu, hag « *An Trec'h* » diouz an tu all.

Alia start a reomp d'ar studierien war ar yez klask tapout « *An Trec'h* », hag a ziskouez beza aozet mat-tre.

Darn a gavo marteze n'eus ket ezomm eus diou arnodenn war eun dro, hag i damheñvel an eil ouz eben. Kredi a reomp eun tammig evelto. Ha setu perak ne glaskimp ket, evit eur pennad da vihana, sevel arnodennou nevez « *Ar Simbol* », — nemet goulennet groñs e vefe diganimp.

Bez' e c'hell koulskoude « *Ar Simbol* » dont da veza talvoudus-meurbet e-keñver daou dra :

1° Kenta tro ma vo adaozet reoliadur « *Ar Simbol* », pouezet e vo war ar « Brezoneg Eeun », evel diazez reta pep anaoudegez resis eus ar yez.

2° Bloaz 'zo, edo ar brezoneg unvan e riskl bras da vervel : tud, darn a-ratoz-kaer ha darn dre zievezded, o doa en em vodet, ha war zigarez e wellaat, o doa kinniget e ziskar. Ne voe saveteet ar yez nemet dre nerz-youl diblegus « *Breuriez Veur ar Brezoneg* » ha « *Gwalarn* ». Ma teufe deiz pe zeiz, — Doue ra viro, — ar riskl da sevel adarre, neuze e ranko « *Ar Simbol* » kavout eur vuhez nevez da harpa « *Gwalarn* » er brezel-diabarz didruez a darzfe en deiz-se etre ar vrezonegerien. — R.H.

# LENNADURIOU

A BRETON KERDES (« Kudenn Vreiz »), gant Pardanyi Miklos ; Budapest, 1937.

N'eo ket an Ao. Pardanyi eun den dianav e Breiz. Eun nebeut bloaveziou 'zo, edo amañ o tastum danvez al levr en deus bet ar vadelez da gas d'imp n'eus ket pell. Eun den hegarat anezañ, yaouank, leun a c'hred, hag evel an darn vrasa eus e genvroiz, brogarour touet.

N'em eus ket ezomm da lavarout ne gomprenan grik, pe dost, en 276 a bajennadou hungarek a ya d'ober al labour. Dre eurvad evidomp, teurvezet eo bet d'an Ao. Pardanyi moula er penn diweza eun diverra eus danvez e oberenn e brezoneg (lennit mat : e brezoneg) hag en alamaneg. Eun istor eo eus an emzao breizek adal amzer ar romantelez betek ar bloaveziou diweza, an emzao politikel koulz hag an emzao sevenadurel.

Eun dra a bouez bras evit Breiz eo dont da veza anavezet en estrenvro. Rak en estrenvro marteze, muioc'h c'hoaz eget amañ, emañ hon amzer-da-zont o kemer stumm ; evel ma edo amzer-da-zont meur a vro vihan, adsavet hizio, o kemer stumm a-raok ar Brezel, n'eo ket er vro end-eeun, hogen e pevar c'horn Europa. Mil bennoz eta d'ar re, evel an Ao. Pardanyi, a labour da astenn ha da startaat hor brud.

R. H.



# NOTENNOU

## EMBANNADURIOU NEVEZ

Dizale e vo kroget gant ar moula diou oberenn : da genta, eur « *Geriadurig Gallek-Brezonek* » (da lakaat e-keñver hor « *Geriadurig Brezonek-Gallek* » embannet e 1928) ; d'an eil eur « *Geriadur Bras Brezonek-Gallek* ». Embannet e vo an daou labour-se gant « *Gwalarn* », e stumm niverennou « *Gwalarn* », hag evit hor c'houmananterien hepken. Da lavarout eo, ne vint ket lakaet e gwerz ; eur wech moulet, ne dalvezo ket ar boan o c'hlask el levrdiou, na zoken e ti « *Gwalarn* ».

D'ar re o deus c'hoant kaout an diou oberenn-se eta koumananti d'hor c'helaouenn. An hini genta a zalc'ho, a gredomp, peder niverenn (strollet, gwirheñvel, e diou levrenn). An eil a zalc'ho meur a niverenn, ha ne vo embannet nemet tamm-ha-tamm.

## AR GERIADURIG GALLEK-BREZONEK

Ouspenn unan, moarvat, e-touez hor c'houmananterien, o lenn emaomp war-nes embann eur « *Geriadurig Gallek-Brezonek* », a lavaro : prenet em eus Geriadur Bras F. Vallee ; n'em eus ezomm ebet bremañ eus unan bihanoc'h.

Eur fazi eo, a gredan.

Geriadur Bras F. Vallee, hag heñ talvoudus-dreist, kalz talvoudusoc'h eget ma vo hor geriadurig-ni, a zo fall e-keñver eun dra : ne ro ket start a-walc'h geriou ar yez unvan gant o doare-skriva resis ; re a

furmou trefoet ha rannyezel a zo ennañ, evit ar brezoneger boutin, da vihana.

Pennorin ar barrad-follentez a zo kroget e Breiz abaoe daou pe dri bloaz, peurunvani ar reizskrivadur, a dleer klask en embannidigez ar Geriadur Bras, siouaz (dre fazi Emil Ernault, Doue d'e bardono, ha n'eo ket dre fazi F. Vallee na R. Ar Rouz). N'eo ket gwarizi tudou 'zo ouzimp, na kennebeut pennadou bugelel « *Dihunamb* » a-zivout ar « brezoneg beo » hag ar « brezoneg kador » a zo kiriek d'eun darn vras eus hor c'henvroiz beza bet trelatet keid-all o spered. Gwelout eur yez damhennek e-lec'h eur yez lennek-rik e Geriadur hor yezoniour brasa a zo bet eur gerseenn da veur a hini : ac'hano ar c'hoant da beurlufra ha da beurgompeza.

Hor geriadurig a roio geriou ar yez unvan, spis ha fraez. Bez' e vo d'an neb a venno skriva reiz eur stur hag eur skoazell. Dastum a raio, en eun daolenn verr, ar pez hon eus graet evit ar brezoneg, ar pez na vo ket aes hol lakaat da ziskregi dioutañ.

## AR GERIADUR BREZONEK-GALLEK

Klemmou a zo bet pell 'zo pa na gaver ket a c'heriadur brezonek-gallek klok a-walc'h da lenn kement tra a vouler bremañ. Hor geriadur, hag heñ diglok, a roio da vihana ar pep muia eus ar geriou hag an troiou-lavar implijet e « *Gwalarn* », hag ivez kalz a re all tennet diouz « *Kroaz ar Vretoned* », « *Feiz ha Breiz* », « *Breiz* », hag all, hep menegi meur a dra pennaouet amañ hag ahont. N'eus ket da gredi e teufe er-maez al levrenn genta kent 1939.

Evel ar « *Geriadurig Gallek-Brezonek* » e vo ar



« *Geriadur Bras Brezonek-Gallek* », ouspenn eur benveg-studi, eur benveg-brezel er stourm evit ar reizskrivadur unvan digemm.

## DRE AR C'HELAOUENNOU

Talvoudus evel boaz « *Studi hag Ober* » (kerzu 1937), ennañ eur studiadenn gant an Eilamiral Laurent a-zivout « Poblou ar Sav-Heol tosta » ; eun all gant M. G. anvet « Pennaennou a-enep ar Stadouriez » ; prezegennou ; hag (ar pez a blij d'in dreist) kendalc'h troidigez ar Salmou.

« *Sav* » a ya war-raok ivez, ennañ 48 a bajennou en dro-mañ : eur pezig-c'hoari gant X. de Langlais, « Koroll ar Marv hag ar Vuhez », paket braoik a-walc'h (d'ezañ eun tammig re marteze blaz ar madigou sukr liou-roz) ; eur barzoneg dudius gant Alan (hag a zo o vont da embann eul levr barzonegou dizale) ; eur studiadenn gant Kerlann diwar-benn « Bro-Suomi », hag a garfed gwelout kalz eus ar seurt e brezoneg ; eur gontadenn gant Y. Drezen ; hag all.

Eur pennad gant Abeozen a gaver war « *War Sao* » (C'houevrer-Meurz 1937).

Plijadurus ar rendael etre « *Breiz* » ha « *Feiz ha Breiz* » a-zivout Euzkadi. Blaz a ro d'an diou gazetenn-se, eun tamm goular a-wechou.

War-dro diwez 1937 e ouestlas « *Breiz Atao* » eun niverenn d'ar brezoneg : kaoz ebet eus labour ar c'helaouennou moulet er yez vroadel.

## GANEDIGEZ

Plijadur hon eus o kemenn d'hol lennerien ganedigez Marivon, merc'h d'hor c'henlabourer mat Y. ar Go (7 a viz c'houevrer 1938).

KAD

Degouezet eo ganimp diou niverenn genta eur gazetenn nevez, KAD. E galleg eo skrivet. En eil niverenn, koulskoude, e kaver eur pez-barzoniez e brezoneg, « Diougan ».

Pal KAD eo studia kelennouriez an Drouized koz, da denna diouti eur stur, eur reolenn-vuhez evit an dud a vremañ. N'eo ket d'imp-ni da varn talvoudegez speredel ar strollad nevez, hag a seblant heulia, e keñver pe geñver, an hent digoret gant Ar Fusteg hag E. Berthou war-dro derou ar c'hantved-mañ ; diskibien ar C'hembread iskis Iolo Morganwg. Kaer, da vihana, ar geriou-stur dibabet : *Kreñvder, Karantez, Furnez.*

Skriva d'ar Voest-Post 5, Dinan. Priz ar c'houmanant-bloaz : 10 lur (4 niverenn).

DIWAR-BENN « TROELLENNOU GLAS »

Eur pennad-burutellerez mat-tre a lennomp war « Breiz » (16 Genver 1938), diwar-benn labour Maodez Glanndour, « Troellennou Glas », embannet gant « Gwalarn » e miz Kerzu diweza. Savet eo gant an Ao. P. Bourdelles ; hag e ro d'imp eun tañva eus ar pez a c'hellfe beza ar skridvarnerez brezonek, ma karfe Breiziz desket teurel eun tammig muioc'h a evez ouz an traou talvoudus a vouler bremañ en o yez.

Merka mat a ra an Ao. Bourdelles ar pez a ra nevezinti labour ar barz yaouank : ar c'hempouez leun etre an dristidigez hag al levenez er bed-mañ. « Pell 'zo », emezañ, « ne oa ket bet skrivet ken kaer all e brezoneg. Blaz ar psalmou a zo war al levr



evel war hini Bleimor. Met ouspenn, levenez ar grouadelez, frealz buhez ar bed all, hag holl soniri ar brezoneg lakaet d'o displega... »

AL LADINEG EN HELVETIA

Setu ma 'z eo anavezet al ladineg pe romancheg da yez vroadel en Helvetia, dre 572.129 a voueziou a-enep 52.267. Da yez vroadel, ha n'eo ket da yez Stad. Ne vo ket implijet war ar bilhedou-bank, da skouer, nag en holl skridou kaset gant ar gouarnamant.

Komzet e vez al ladineg en Helvetia gant 44.000 a dud hepken. Rannyezou kar a gomzer avat en Italia hag e Yougoslavia. Gwarezet ha skoazellet e vo ar yez hiviziken. Bravoc'h ez a ar bed ganti eget gant ar brezoneg, komzet gant 1.000.000 a dud pe ouspenn.

Ret lavarout ez eus bet tud desket, tud a-benn oc'h ober war-dro al ladineg abaoe pell 'zo. Bez' ez eus eul lennegez adalek derou ar 16-vet kantved.

SKINGOMZEREZ

D'an 10 a viz c'houevrer e voe graet eur brezegenn saoznek diwar-benn Breiz gant hor c'henvroad L. Mill-Arden e Dulenn. Sed aze labour a zoare evit ar vro.

SKOL-GEMBRAEG DRE LIZER

Emeur o paouez sevel eur Skol-Gembraeg dre lizer. Lakaet eo dindan paeroniez an Ao. F. Vallée ha « Gwalarn ».

Eur strollad kenta a skolidi a zo krog da labourat.

Ar re a fell d'ezo mont en eil strollad, roent o anoiou kent an 20 a viz ebrel.

Ret eo gouzout ervat ar brezoneg unvan. Daouzek lur eo ar skodenn emezela. Skriva d'an Ao. Berthou, B.P. 131, Sant-Brieg.

ALI

Serret e vo ti « *Gwalarn* » etre an 9 hag ar 25 a viz ebrel. Pedet emeur da chom hep skriva d'imp e-pad ar pennad amzer-se.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest    *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Botte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
10, rue Jean-Macé, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)

Priz : 10,00